Normandet. Mont a reaz ha trec'het oant gantan en eun dachen hanvet Izel-vez, e parrez Plounevez. Eur groaz zo savet e tachen Lanvengat e Guik-Seni, el lec'h m'an doa ar bugel guelet listri an Normandet da genta. Guenole zo bet ive en enez Sizun, e pelec'h em euz guelet va unan ar vorc'h hanvet borc'h Sant-Guenole. Kuitaat a reaz an enez evit mont da Gemper da velout sant Kaorintin, eskop euz ar ger-ze. Sant Kaorintin en doa bet he balez digant ar roue Gradlon evit chomm ennan. Sant Guenole a oa great abad euz eur gouent e Landevenek. Ar roue Gradlon a reaz sevel ar gouent-ze.

Ma oa ar roue Gradlon douget kals d'ar relijion, ma iee kement a duchentilet d'an oferen peb sul, an darn vuia euz an dud er ger a Iz a veve evel paganet, ha ma voa aliez e kichen ar roue eun æl evel sant Guenole, e oa bemdez gantan eun diaoul. Merc'h ar roue, hanvet Dahut, oa unan euz ar re falla, ha skuiza a reaz madelez Doue dre he dizurchou. Eun nozvez-ta oa klevet e ker ar iud spountuz-man : « Laosket ar puns, beuzet ker! » Piou en doa kemeret an alc'huez ha digoret an noriou euz tu ar mor? Den n'er goar. Neuze a

[redacted]



réveiller le roi : Sire, s'écria-t-il, levez-vous bien vite, à cheval et partons ; voici la mer hors de ses digues. Le roi obéit, et prenant sa fille Dahut sur la croupe de son cheval, il le mit au galop avec une telle vitesse que le feu sortait des fers du cheval ; mais quelque rapide que fut sa course, la mer venait plus rapidement encore à leur suite, et déjà les pieds du cheval étaient mouillés, lorsque Gradlon entendit une voix du ciel qui disait : Jette dans la mer le démon qui est derrière toi. Le roi, effrayé, jeta sa fille à l'eau, au lieu appelé depuis Poul-Dahut. C'est ainsi que l'on rapporte la fin d'Is, la plus belle ville qu'il y ait eu en Bretagne. Ceux qui l'habitaient se livraient à l'ivrognerie et à tous les vices. On a toujours dit : Les Bretons savent supporter avec courage les peines et les fatigues ; oh ! s'ils savaient aussi bien supporter la soif ! *O utinam possint sic tolerare sitim !* Dieu donna aux habitants de la ville d'Is à boire plus qu'ils n'en voulaient.

J'ai souvent été à Landévennec et j'ai vu, dans mon temps heureux, les ruines de l'abbaye de Saint-Guénolé ; c'est là que fut enseveli le roi Gradlon ; on y a trouvé sa tombe, et autrefois le clergé

zeuaz eun trouz euzuz evel pa zav ar mor er goal amzer. An dud oa dihunet dre mouez spountuz ar mor ; re zivead oa. Sant Guenole a zeuaz da zihun ar roue : Aotrou, emezan, sav diallen, bas da varc'h, ha kuit a gren ; ema ar mor o redek dreist he lenn. Ar roue a zentaz, hag o kemerout he varc'h, hag he verc'h Dahut a dreon, a reaz kement a diz ma zeue an tan euz he hern. Pegen buhan bennak ma iee, ar mor a zeue buhanoc'h c'hoaz var he lerc'h ; ha glebiet oa treid ar marc'h, pa glevaz ar roue Gradlon eur vouez euz an env, pehini a lavare : « Taol er mor an diaoul di var an dalben ! » Ar roue, spountet, a daolaz en traon he verc'h, hi a gouezaz er mor el lec'h hanvet breman Poul-Dahut.

Evel-ze, a leverer, eo bet beuzet ar c'haëra ker zo bet e Breiz. An dud a oa enni en em roe d'ar vezventi, hag a ree kalz a fallagriez. Bepret e bet lavaret : Ar Vretonet a oar gouzanv gant kaloun peb labour ha peb poan ; o ma c'hellent ive gouzanv ar sec'het ! *O utinam possint sic tolerare sitim !* Doue a roaz d'ar vezverien euz ar ger a Iz beteg re da eva.

Aliez oun bet e Landevennek, ha guelet em euz, e va amzer vad, ar mogeriou koz euz kouent sant Guenole. Er

des paroisses voisines, comme Saint-Nic, Argol, Telgruc, Dinéault et Crozon, y venait chaque année célébrer des services pour le roi Gradlon. On voit dans la paroisse de Crozon, près de Kerbénéon, un tumulus en cailloux, quoique ce lieu soit éloigné de la mer ; c'est la tombe de Rivoualen. Celui-ci était fils de Gradlon-le-Grand ; il a donné des lois au pays de Crozon qu'il gouvernait. Ainsi celui qui voyage en Bretagne peut trouver, en tous lieux, des vestiges de l'histoire du pays.

Landévennec, tes souvenirs sont mélancoliques comme tes ruines qui disparaîtront, hélas ! bientôt aux yeux des voyageurs qui viennent y chercher, au milieu des ronces et des épines, la tombe ou caveau du roi Gradlon ! La terre que l'on foule dans l'emplacement de ton église est une terre sainte. Que de saints moines ont vécu et sont morts dans l'abbaye de Landévennec ; saint Guénolé, saint Guennaël, saint Conogan, saint Dei, saint Morbret, saint Idunet, saint Riok, saint Gozien, etc., et Jean de Langoueznou mort en odeur de sainteté vers 1359 ou environ.

La ruine totale de Landévennec est arrêtée par les soins intelligents de M. le comte de Chalus.

gouent-ze a oa bez ar roue Gradlon-Veur oa sebeliet eno : ha guechall ar veleyen euz ar parreziou tosta, evel Sant-Nik, Argol, Telgruk, Dineol ha Krozon, a iee dy peb bloaz da bedi evit repos ene ar roue Gradlon. E parrez Kraon pe Krozon, e kichen Kerbeneon, e veler eur bern bili, bez Rivoalen. Heman oa mab da Gradlon-Veur hag en deuz gouarnet bro Krozon ha great lezennou dezi. Evel-ze kement hini a dremen dre Vreiz a hell guelout e pep lec'h testeni euz ar pez zo c'hoarveet enni.

Landevennek, ar sonj euz da amzer tremenet a zo trist evel ar mogeriou distrujet euz da abaty, e pelec'h ne gaver mui nemet drez ha spern var bez ar roue Gradlon-Meur ! An douar a vresser dindan an treid en da iliz a zo santel ! Nag a venec'h leun a zantelez o deuz bevet hag a zo douaret e Landevennek : sant Guenole, sant Guenaël, sant Riok, sant Deï, sant Konogan, sant Morbret, sant Ydunet, sant Gozian hag eun niver braz a re all. An aotrou Iann Langoueznou, maro santelamant er bloavez 1359 pe var dro.

Moguerlou an abaty a zo breman dizoloët ha kempennet dre sourci an Aotrou kondt de Chaluz.

An hini a zell a beb tu euz an abaty

Celui qui promène ses regards sur les alentours de l'abbaye, puis les abaisse sur la mer qui baigne si doucement cette oasis, sent son âme se porter à la méditation et à la prière, et comprend facilement que l'abbé de Landévennec y ait puisé cette tendre et pensive poésie qui a produit la belle hymne pour les âmes souffrantes : *Languentibus in purgatorio.* C'est sans doute pour perpétuer la mémoire du miracle dont il avait été l'heureux témoin, à Guicquellé, que fut construite la petite chapelle du Folgoat, de Landévennec ; de même que de nos jours on a élevé bien des chapelles sous le vocable de Notre-Dame de la Salette. Une complète ignorance de l'histoire (dont on fait, hélas ! trop bon marché, quand il s'agit de l'histoire de la Bretagne) a été seule capable de faire supposer que le miracle avait eu lieu près de Landévennec. Ecoutons Jean de Langoueznou lui-même : « Un pauvre innocent qui allait mendier de porte en porte par les villages de Lesneven; » et parlant du lys très beau crû miraculeusement sur la fosse de Salaün : « Je Jean de Langoueznou, ai été présent au miracle ci-dessus, l'ai vu et ouï, etc. J'ai composé

hag a zalc'h he zaoulagad var ar mor, a c'hleb aochou al lec'hik dudiuzze, a zant he galon douget d'ar beden ha d'an orœson ; ha n'eu em souez ket m'an deuz bet abat Landevennek komposet ar c'han latin kaer evit soulajamant an eneou euz ar Purgator : *Languentibus in Purgatorio.* Evit derc'hel sonch euz ar mirakl erruet e kichen Lesnevon euz bet savet tost da Landevennek eur chapel dindan hano an Intron-Varia ar Folgoat, evel ma zaver o peb leac'h chapeliou dindan hano ar Verc'hez ar Salot. Ar re na ouezont ket an istor euz ar Vreiz, ha ne deo ket studiet avoalc'h, o deuz sonjet en doa bevet Salaün o kichen Landevennek. Cetu petra lavar var gement-ze abat Landevennek he unan : « Salaün oa eur paourkez innosant a glaske an aluzen er c'herriou tost da Lesneven : Me va unan, eme Iann Langoueznou, em euz guelet ar mirakl (eur fleurdelizen a zeue euz al leac'h ma oa douaret Salaün ha var he deliou oa merket e lizeronnou aour : *Ave Maria).* Gret em euz e latin eur c'hantik evit soulajamant eneou ar Purgator, enni meuz skrivet c'huec'h gueich : o

un cantique en latin pour les trépassés auquel il y a six fois : *O Maria ! ô Maria !* lequel est encore jusques aujourd'hui chanté en très grande dévotion en notre royal moustier de Landévennec et par tous les prieurés qui en dépendent. »

J'ai encore à vous conter une histoire du roi Gradlon. Un jour qu'il chassait dans la forêt de Névet, où saint Corentin avait alors un ermitage, il arriva vers midi à la demeure du saint ; celui-ci n'avait à offrir au roi et à sa suite que de l'eau de la source et un petit poisson dont il coupa la queue pour la donner au cuisinier du roi. Le cuisinier fut bien embarrassé d'avoir si peu de chose pour tant de monde ; cependant il obéit au saint, et mit la queue à cuire. Combien il fut surpris de voir cette queue suffire pour la nourriture du roi et celle de sa suite. Un Léonard incrédule voulut voir ce poisson miraculeux qui demeurait en vie, quoique saint Corentin lui eût coupé la queue ; il coupa lui-même un morceau du petit poisson. Depuis, on ne l'a plus vu nager dans la fontaine. C'est ainsi que Dieu faisait des miracles pour l'accroissement de la foi dans notre pays. Que son saint nom soit béni à jamais !

**Maria ! o Maria ! hag a zo kanet brema e va abaty Landevennek hag er c'houenchou stag outy. »**

Divar ben ar roue Gradlon em euz klevet c'hoaz e oa eun devez e koat Nevet gant kals a noblanç. En em gavout a reaz var dro kreizde el lec'h ma joume sant Kaorintin. Ar sant n'en doa da ginnik d'ar roue nemet dour hag eur pesk bihan : troc'hi a reaz dezan al lost, hag hen roaz da keginour ar roue evintan hag he duchentilet. Ar c'heginour oa goal souezet o velout ken neubeut evit kement a dud. Senti a reaz koulskoude euz sant Kaorintin hag a lakeaz lost ar peskik da boaza. O tra burzuduz ! Lost ar pesk a zeuaz braz avoalc'h evit terri ho naon dezo oll. Eul Leoniard diskredig pe inkredul, a fellaz dezan guelout ar pesk burzuduzze a veve e feunteun sant Kaorintin, hag a oa choumet beo en despet ma oa troc'het he lost dezan, ha troc'hi a reaz he unan eun tam euz ar pesk. Evit punissa an den kurius, ar pesk a zisparissaz, hag abaoue n'er gueler mui o redek ebarz ar feunteun. Evel-ze a ree an Aotrou Doue burzudou evit ma vije kresket ar feiz en hor bro. Ra vezo meulet da viken.

## TROISIÈME VEILLÉE

Arthur, prince gallois, est-ce ta meute noire,
Qui chasse cette nuit au son du cor d'ivoire ?
Prince Arthur est-ce toi ?.....
Arthur nous t'attendons, nous t'attendons encor !
BRIZEUX.

Comme je vous l'ai déjà dit deux ou trois fois, il n'y a pas toujours eu des Anglais dans l'île de Bretagne. Quand cette île appartenait aux Bretons, ceux de ce pays-ci et ceux de l'île traversaient la mer pour venir d'un pays à l'autre; ils se mariaient même entre eux. En ce temps-là donc, Audren était roi de ce pays-ci. L'archevêque de l'île vint lui demander du secours pour ses concitoyens. Audren tenait sa cour à Châtel-Audren. Celui qui passe maintenant par cette ville dirait, en la voyant si sombre, qu'elle porte le deuil des rois de Bretagne, comme tout le pays porte le deuil de sa gloire déchue, et ne pourrait croire que c'était là le lieu choisi par les rois de Bretagne, pour y faire leur séjour. Mais jamais on ne vit chose plus triste que ce qui arriva dans cette ville à l'époque dont nous parlons, quand l'archevêque se jeta aux pieds du roi en pleurant. Il était suivi

## TEIRVED NOSVEZ

**Bagad Arzur e goaran eo, Arzur araok lein ar meneo,**
**Mar ma Arzur an hini eo, prim d'hor goarek ha d'hor**
**[goal veo.**
**(*Barzaz-Breiz*).**

Evel m'euz lavaret deoc'h c'hoaz, neuz ket bet atao Saozon en enez a Vro-Saoz. Pa oa an enez-ze d'ar Vretonet, re ar vro-man ha re an enez a dreuze aliez ar mor evit mont euz an eil vro d'eben: hag aveichou e vije dimizi etrezo. En amzer ta ma oa Audren roue er vro-man, arc'heskop an enez a zeuaz da c'houl sikour digantan evit he genvroiz. Audren a zalc'he he lez e Kastel-Audren. An hini a dremen breman dre ar gerze, a lavarfe, oc'h he guelout, e toug kaon d'ar rouaned Breiz, ha na hello ket kridi e ve bet palez rouaned enni. Biskoaz ne oa guelet eun dra truezussoc'h eget na zigouezaz en amzer ma lavaromp. An arc'heskop, deuet e Breiz gant ar re genta euz an enez, en em daolaz e treid ar roue, hag a gomzas evellen : « Aotrou roue, emezan, ha c'hui oll Bretonet hor breudeur, c'hui a ell hirvoudi ha gouela ga-

des principaux de l'île; il s'adressa au roi en ces termes : Sire, lui dit-il, et vous tous Bretons, mes frères, vous pouvez pleurer avec nous; car nous qui sommes vos frères, nous souffrons toutes sortes de maux : nos champs sont abandonnés, nous n'avons plus à manger que les bêtes sauvages. Nous n'avons plus parmi nous de gentilshommes pour nous défendre; ils ont suivi votre roi Conan Mériadec, quand il vint en ce pays. Les Anglais nous pressent de toutes parts, nous n'avons d'espoir qu'en vous. Préparez donc des vaisseaux, et venez; voici que je remets entre vos mains le royaume de Bretagne.

Le roi sentit son cœur percé de douleur à de telles paroles, il demanda conseil aux anciens et aux sages; ceux-ci ne voulurent pas laisser Audren quitter le pays, et Constantin, jeune frère du roi, fut envoyé dans l'île avec deux mille hommes de la petite Bretagne. C'était assez pour cette guerre, car ce n'étaient ni les hommes ni le courage qui manquaient à ceux de l'île, mais un roi pour les commander et les conduire au combat, car ils étaient divisés entre eux. Et en effet, tant que vécut Constantin, l'île de Bretagne resta en



neomp ; rag ni ho preudeur a souffr an oll boaniou. Hor parkeier zo dilezet; n'hon euz da zibri nemet loenet ar c'hoajou. Neuz mui en hon touez denchentil ebet evit hon difen. Heuliet o doa oll ho roue Konan-Meriadek pa zeuaz er vro-man. Ar Saozon a ra beac'h varnomp. Klask a reont kemer hor bro muia karet. Na hellomp beza sikouret nemet ganeoc'h. Kempennit-ta ho listri ha deuit d'hon difen. Lakat a ran etre ho taouarn rouantelez ar Vreiz-Vraz. »

Mantret oa kaloun ar roue Audren o klevet komzou ken truezuz. Araok lavarout he gomz diveza, e kemeraz kuzul digant ar re goz, hag ar re furra euz an duchentilet, da lavarot eo an noblanç. Ar re-man a felle dezo e vije sikouret ho breudeur euz ar Vreiz-Veur. Na oa ket permetet d'ar roue kuitaat ar vro, Konstantin he vreur iaouank oa kaset da sikour Bretonet an enez gant daou vil den, avoalc'h oa evel-ze evit ar brezel-ze, rag tud a galoun avoalc'h oa en enez; ne vanke nemet eur roue d'ho c'hass d'ar gombat. Ar vro oa partajet etre daouzek mil rum a dud, den na n'em gleve. Konstantin a lakeaz urz vad en ho zoues hag

paix et le peuple était heureux. Mais Dieu voulait châtier un peuple qui, selon saint Gildas, attirait sur lui la malédiction du ciel par une vie désordonnée. Après la mort de Constantin, un méchant homme, nommé Vortigern, s'empara du royaume; et comme il savait que le peuple ne l'aimait pas et attendait la majorité des deux fils de Constantin, Aurèle-Ambroise et Uter-Pendragon, qui étaient en Armorique, il eut recours aux étrangers. Maudit soit celui qui appelle et reçoit l'ennemi de sa patrie ! O jour de douleur que celui où l'on vit la mer, autour de l'île, couverte de nos ennemis nés les Anglais! Hangist et Horsa furent les deux premiers de ces Saxons auxquels Vortigern donna des terres pour s'y établir. Il ne trouva pas avoir assez fait pour perdre son pays : il épousa la fille de l'ennemi, la belle Rovina, fille d'Hangist. Vortimor, fils de ce roi déloyal, était du côté des vrais Bretons ; aussi Rovina hâta-t-elle sa mort. Sa dernière parole fut pour son pays, et il demanda à être enterré sur le bord de la mer, afin d'effrayer encore, après sa mort, les ennemis de sa patrie. Vortimor ne fut pas le dernier Breton qui fut tué par trahison ; Hangist

a drec'haz ar Saozon. Epad ma vevaz, an enez a joumaz e peoc'h hag ar bobl en em gave eüruz. Doue, koulskoude, a felle dezan kastia ar bobl-ze, hervez ma rapport sant Veltaz, tenn a ree varnezan malloz an env dre eur vuhez dirollet.

Evel-ze, goude maro Konstantin, eun den fall hanvet Vortijern a gemeraz ar rouantelez; hag evel ma ouie ne oa ket karet gant ar Vretonet a c'hortoze evit ho gass kuit ma vije deuet en oad daou vab Konstantin, Aurel-Amhroaz hag Uter-Pendragon, klaskout a reaz sikour an dud estren. Milliget an hini a c'halv hag a zigemer enebour he vam-bro ! O devez a c'hlac'har pa oe ar mor goloet en dro d'an enez gant listri hon enemict a viskoaz, ar Saozon ! Hanjist hag Horsa oa an daou kenta euz ar Saozon-ze da bere Vortijern a roaz douar evit sevel keriou ha bova er Vreiz-Vraz deuet evel - ze noubout goude Bro-Saoz po Bro ar Saozon. Vortijern na gave ket c'hoaz beza gret droug a voalc'h d'ho vro. Dimizi a reaz gant Rovina, merc'h d'ar Saoz Hanjist. Kouls- koude Vortimor, mab ar roue fall-ze, oa a du gant ar Vretonet a enep ar Saozon. Rovina a reaz he lakat d'ar maro ; diveza komz

fit massacrer, à un banquet auquel il les avait invités, trois cents Bretons. On voit encore en Angleterre le lieu où ils furent massacrés et où furent ensevelis les cadavres de ces malheureux Bretons ; on l'appelle Stone-Henge, en anglais. O Bretagne ! le sang de tes enfants te sauva encore une fois. Vortigern, abandonné par son peuple, s'est retiré dans une grande tour sur le bord de la mer. De là il peut voir, comme lui avait prédit le barde Merlin, les vaisseaux de la Bretagne-Armorique qui portent Aurèle-Ambroise et Uter-Pendragon, ces rois attendus avec tant d'impatience. Le traître est mis à mort, les Anglais sont vaincus. La Grande-Bretagne est sauvée.

Arthur, le roi si renommé de l'île de Bretagne, était fils de Pendragon. A l'âge de quinze ans, Arthur-le-Brave avait fait les Anglais fuir devant lui. Sa bonne épée, qu'il nommait Escalibar, brillait tellement dans ses mains, qu'elle jetait la crainte dans les cœurs des ennemis. Il reconquit toute l'île, et pour marque de sa puissance, il portait sur son écu treize couronnes d'or. De son temps, c'était Hoël-le-Grand qui était le roi de Breta-

Vortimor oa eur gomz a garantez evit he vro ; ha goulen a reaz beza sebeliet e kichen ar mor, evit ma teuje c'hoaz goude he varo da spounta enemiet ar vro.

Vortimor ne oa ket an diveza euz ar Vretoned laket d'ar maro dre dreitourach ; Hanjist a reaz laza en eul lein, goude beza ho fedet, tri c'hant Breton. Al lec'h ma oant sebeliet a veler c'hoaz e Bro-Saoz, hag a zo galvet gant ar Saozon Stone-Henje. O Breiz, ar goad euz da vugale a reaz did beza saveteet eur veich c'hoaz. Vortijern, dileset gant he bobl, a zo en em dennet en eun tour huel var bord ar mor. Ac'hano, evel m'en doa diskleriet dezan ar barz Marzin, pe Merlin, a hell guelout al listri euz a Vreiz-Izel enho ambarket Aurel-Ambrcaz, hag Uter-Pendragon, ar rouanet iaouank gortoet keit amzer oa. Ar roue fall zo diskaret hag ar Saozon kasset kuit. Breiz-Veur zo saveteet.

Arzur, pe Arthur, ar roue ker brudet euz an enez a Vreiz, a oa mab da Bendragon. D'an oad a bemzek vloaz en doa gounezet ar viktor var ar Saozon. He gleze, galvet gantan Eskalibar, a luie kement en he zaouarn ma lakee ar spount e kaloun an enemiet. Gounit a

gne ; il était proche parent d'Arthur, et tous deux étaient braves à la guerre. Hoël fut, de plus, bon législateur. Ils étaient souvent ensemble. C'est alors que le château de Joyeuse-Garde, près de Landerneau, rassemblait tous les chevaliers de la Table-Ronde. Là venait de temps en temps le roi Arthur, et avec lui Tristan, fils du comte de Léon, Caradec au grand bras, Lancelot fils de Béniguet, roi de Tolente ; celui-ci, dit-on, avait été nourri au fond d'un lac par la fée Morgan. La reine Geneviève, femme d'Arthur, et les premières jeunes filles des deux Bretagnes passaient aussi dans ce château des jours entièrement consacrés aux plaisirs. Ils ne faisaient pas cependant à Hoël ni à Arthur oublier le bien de leur royaume : ils étaient toujours prêts à tout. Arthur ayant continuellement à repousser les attaques des Saxons, fit un appel, dans sa ville de Kerléon, aux braves de tous les pays. Merlin lui donna l'idée de les réunir tous en un seul corps, celui de la chevalerie. Un chevalier devait défendre, jusqu'à la mort, sa religion, sa patrie, son roi, les veuves et les orphelins ; les chevaliers devaient s'aimer les uns les autres. Arthur rassembla

reaz an oll enez en dro, hag evit diskuez he c'halloud, e touge stag euz he vrec'h eur skoet merket enhi trizek kurunen aour. Assamblez gant Arthur en em gave aliez Rivoal, pe Hoël, roue euz ar Vreiz-Armorik, hano ar vro-man. Kar tost a oa da Arthur, ho daou oant estimet dibermet evit ar gombat. Ousponn-ze Rivoal oa brudet ive evit beza gret d'he vro lezennou mad.

En amzer-ze oa c'hoariou hag ebatou e kastel Gouel-ar-C'hoad, pe Gouel-Forest, e kichen Landerne. Eno a zeue eur veich an amzer ar roue Arthur hag an duchentilet euz ar vro, evel Tristan, mab ar c'hondt a Leon, Karadok ar vrec'h vraz, Lancelot, mab Boniget, ar roue a Dolent. Heman a levarer, o veza kollet he dad, oe maget e gouelet eul loc'h gant Morgan ar c'horrigez. Ar rouanez Guenaran, greg Arthur ha merc'het euz ar re genta, a dremene ive er c'hastel-ze deveziou implijet en ebatou hag er c'hoariou.

Koulskoude Rivoal hag Arthur ne ankounec'heent ket ho rouantelez. Arthur en doa atao da zifen he vro enep al listri Saozon, ha galvout a ree an oll tud kalounok euz a bep lec'h en he ger a Guerleon. Ar barz Marzin a aliaz

les premiers chevaliers dans la ville de Keramalo. Leur armure fut déposée sur une table ronde, saint Colomban les bénit, et après avoir invoqué trois fois la sainte Vierge Marie, ces braves firent serment de chevalerie. Là étaient Hoël, Arthur, Mordred, Gauvain, Caradec, Tristan, Lancelot, Perceval et bien d'autres renommés en tous pays. O ma patrie ! il n'y avait pas alors un lieu où l'on ne parlât de tes enfants avec le plus grand respect, avec admiration ! Outre la renommée de tes chevaliers, on admirait tes bardes, et surtout Merlin, le barde de génie, le grand poète. Il avait été élevé dans l'île de Man, par les derniers druides ; là, il avait excellé dans les sciences profanes : saint Coulm le rendit habile dans les sciences sacrées. Je ne pourrais pas finir cette nuit, s'il me fallait vous raconter toute la vie de Merlin. On dit qu'il connaissait les choses cachées au vulgaire ; il a écrit l'histoire de son temps et a souvent prédit l'avenir. Il y a plus : j'ai entendu dire que Merlin vivait toujours ; il est

ar roue da glask an dud kalounek euz a beb bro hag ober anezo marc'herien : eur marc'hek oa eun den a vrezel, eur soudard vaillant a dlee difen beteg ar maro he relijion, he vro, ho roue, ar vinoret, an intanvezet ha beza a unan an eil gant egile. Dastum a reaz ta er ger a Keramalo ar guella baotret euz an diou Vreiz gant tuchentilet a bep bro. Ho guiskamant houarn oa lakeet ganto var eun daol-men rond ; sant Koulm ho bennigaz, a bep hini anezo a douaz beza marc'hek mad ha leal ; hag o veza galvet teir gueich ar Verc'hez Vari, mont a rezont d'ar brezel. Eno oa Rivoal, Arthur, Mordred, Goven, Karadok, Tristan, Lancelot, Perseval ha kals a re all brudet e peb bro.

O va bro ! e peb lec'h e vije komzet neuze ouz da vugale gant ar brassa doujans, gant souez, gant admiration ! Ouspen da varc'herien, oa brudet ive da varzeet, ha dreist-oll Marzin ar barz a skiant vraz. Desket oa bet en enez Mona gant ar re ziveza euz an Druzet, hag e oa deuet gouiziek en ho skianchou ; sant Koulm er greaz gouiek e skianchou an Ee. Na helfen ket aichui en noz-man, ma teufen da lavaret deoc'h

enfermé dans sa tombe — croyez si vous voulez — au bois de Brécilien, et on ne sait quand elle lui sera ouverte. Oui, Merlin dort ; on n'entend plus sa voix donner de salutaires avertissements à ses concitoyens. Cependant, les Bretons l'attendent toujours, et ils ont cru dernièrement qu'il venait de s'éveiller quand ils ont entendu de poétiques accents redire les louanges du pays (1). Arthur aussi, Arthur le grand roi, n'est qu'endormi. Depuis que son traître neveu Mordred l'eut frappé, on ne le vit plus ; mais les Bretons l'attendent toujours, et chacun dit dans son cœur : « Quand donc s'éveillera Arthur-le-Grand ? quand reprendras-tu ta bonne épée Escalibar ? Appelle tes Bretons, ils t'entoureront avec joie ? » Voilà, mes amis, l'histoire merveilleuse d'Hoël et d'Arthur. Venons maintenant louer le Créateur avant de prendre du repos.

(1) MM. de la Villemarqué, Henry, Alexandre, Brizeux, Kerbiriou, Violeau, etc.

an oll histor euz Merlin an divinour.
Hen a leverer, a ouie an oll draou kuzet, ha skrivet en deuz ar pez a errnaz, hag aveichou ar pez oa da erruout. Be zo muioc'h c'hoaz ; rag klevet em euz lavarout Marzin, pe Merlin, zo atao beo, oma — kridit mar kirit — en eur bez e koat Brocilian, ha ne ouzer ket an amzer ma vo digoret dezan he vez. Ia, kousket eo Marzin ; na glever mui ne vouez o tiskleria ho riskl d'he genvroiz ker. Koulskoude ar Vreiziz he c'hortoz c'hoaz, hag o deuz kredet e oa dihunet pa o deuz klevet, eun neubeut bloaveziou zo, moueziou douç o kana meuloudiou ar vro (1). Arthur ive zo kousket, petra bennag ma eo bet skoet gant he niz Mordred an traitour. Ne oa guelet mui er bed ; ar Vretoned a c'hed anezan ive, ha peb kaloun a lavar : « Pedavare a zeui da zihun Arthur-ar-Braz, ha da gemerout he glezo mad Eskalibar ? — Galv da Vretoned, hag e teuint en dro did ! »

Setu aze, va zud vad, istor kaer Arthur ha Rivoal. Deuomp breman da veuli an Aotrou Doue araok mont da gousket.

(1) Gant an Aotrounet La Villemarqué, Henry, Alexandre, Brizeux, Kerbiriou ha Violeau euz a Vrest, etc.

## QUATRIÈME VEILLÉE

On vous vit dans nos bois accourir par essaims
Fils de l'Ile-de-Miel, fils de l'Ile-des-Saints :
Pôl, Malô, Corentin.......

BRIZEUX.

Ce n'était pas seulement à la guerre que s'illustrait le nom breton ; c'était aussi par les études littéraires. En ce temps, il n'y avait pas d'école plus renommée que celle de saint Iltud, dans le Glamorgan, dans l'île de Bretagne ; et dans tous les couvents des deux Bretagnes, on enseignait les sciences sacrées et profanes. Qui pourrait dire combien la jeunesse y était instruite et bien élevée ? Quand trouvera-t-on un séminaire comparable à celui de saint Iltud ? C'est de là que sortirent saint Samson, saint Gildas, saint Pol de Léon. Là étaient élevés les deux fils du roi Hoël, saint Pabu ou Tugdual et saint Lénor. Comment pourrais-je, moi pauvre aveugle, ayant si peu de science et d'esprit, vous parler d'évêques si savants qui ont été comme les lumières de ce pays, comme autant d'étoiles ? Outre les louanges de Dieu qu'on entendait de

## PEDERVET NOSVEZ

Paol a Leon kerz alesse, gourc'hemenet e gant Doue,
Evit savetei da ene, mont da jom e douar Kerne.

Neket dre ar brezel hebken oa douget e peb lec'h hano ar Vretonet, be oant ivez ar c'henta skolaerien euz ar bed. En amzer-ze ne oa ket eur skol ker brudet evel hini sant Iltud, en eul loden euz ar Vreiz-Veur galvet ar Glamorgan ; hag en oll gouenchou euz an diou Vreiz e vije desket an oll skianchou, ken re sakr, ken re ar bed. Piou a hello lavarout mad avoalc'h pegen desket a oa an dud iaouank eno ? Pedavare a vo kavet eur seminer evel hini sant Iltud ? Euz ar skol-ze e deuet er vro-man sant Samson, sant Veltaz, sant Paol a Leon. Eno oa bet desket daou vab ar roue Rivoal, sant Pabu pe Tugdual, ha sant Lenor. Hag a hellin-me, paour-kez dall, gant ken neubeut a skiant, komz deoc'h euz a eskibien ker gouiziek, bet evel steret ar vro-man ? Ouspen meuleudiou Doue, a vije klevet e peb lec'h euz an diou Vreiz hag a ree estlam ar broiou

toutes parts dans les deux Bretagnes, on entendait celles du pays, celles d'Hoël, celles d'Arthur, des chevaliers et des guerriers courageux, et surtout celles de Merlin le barde et de Thaliessin, fils d'Onys, car ces deux poëtes ont fait des poëmes magnifiques et loués de tous, en leur temps. Mais des jours de malheur arrivent pour la Bretagne; les Anglais, avec leurs nombreux vaisseaux, l'ont envahie. Les églises, les couvents sont dévastés; le séminaire de saint Iltud est désert; au lieu où l'on voyait auparavant Samson, Magloire et Pol, promenant sur le rivage en parlant de Dieu, on ne voit plus que les oiseaux de mer se plongeant dans les vagues ou trempant la pointe de leurs ailes dans l'écume des eaux; au lieu des belles voix des moines, on n'entend plus que le cri des goëlands et des corbeaux de mer. C'est qu'alors étaient arrivés ces jours si tristes pour l'ile de Bretagne et si heureux pour notre pays, où toutes les personnes riches et instruites de l'île s'embarquèrent pour quitter la mère-patrie, et, tournant la proue de leurs navires vers l'Armorique, y débarquèrent en foule. C'est alors que descendirent à

all, e oa ive brudet mad e peb lec'h Arthur, Rivoalen, ar marc'herien pe soudardet kalounek, ha dreist pep tra Merlin an divinour ha Thaliessin, mab Onys. Rag an daou-man o deuz great guerziou kaer oa meulet gant an oll.

Deveziou a voalheur a gouezaz var an enez a Vreiz. Ar Saozon zo erruet gant eun niver spountuz a listri. An ilizou, ar c'houenchou zo diskaret ; e skol sant Iltud ne veler mui an niver braz euz he ziskibien. E lec'h ma oa guelet araok Samson, Maglor ha Pol o pourmen var an aod, hag o komz eno euz a Zoue, ne veler mui nemet al lapousset mor en em velc'hi pe o c'hlebia beg ho diouaskel en eon euz an toennou. Elec'h moueziou dudiuz ar venec'h, ne glever mui nemet iud ar morvrini hag ar gueleni ; rag deuet oa an amzer ker poaniuz evit an enez a Vreiz ha ken euruz evit ar vroman. An oll dud pinvidik ha gouiziek a bignaz var listri evit dont e Breiz-Izel. Neuze a erruaz aman, Seva hag eun nombr braz a venec'h ; douari a rejont en enezen Kermorvan, e parrez Ploumoger. Sant Pabu a zeuaz er ger a Osismor, galvet breman Kastel-Paol, evit

l'île de Kermorvan, dans la paroisse de Ploumoguer, saint Pabu et sa sœur sainte Sève, avec un grand nombre de moines. Saint Pabu vint à la ville d'Osismor, celle que l'on nomme maintenant Saint-Pol, demander le consentement du comte de Léon, pour élever un monastère à Trébabu, vers l'an 520. Quand on sut l'arrivée du fils d'Hoël-le-Grand dans son pays natal, ses deux frères vinrent au-devant de lui : Deroc'h, comte de Vannes, aussi nommé Erech ou Guerec'h, l'amena à son palais, et Hoël II vint les y rejoindre. Ce fut aussi dans ce temps qu'en un jour heureux pour le pays de Léon, saint Pol, évêque de Guicastel, fut reçu à Osismor ; il avait passé trois ans dans l'île d'Ouessant ; il débarqua à Kernic, en la paroisse de Plounévez. Saint Jaoua fut jeté, par un ouragan, au-delà de la rade de Brest, dans la rivière du Faou.

Saint Philibert, un peu plus tard, débarquait à la pointe de Rostudel ; il y évangélisa les habitants encore sauvages dans cette presqu'île de Crozon, si découverte maintenant, alors couverte de bois de chênes, où les Druides nous ont laissé leur temple ; mais, ayant le

goull grad ar c'hondt a Leon da sevel eur gouent el lec'h hanvet breman Trebabu, var dro 520.

Pa oe klevet a oa deuet mab Rivoal-ar-Braz en he vro, he zaou vreur a zeuaz gant joa d'he zigemer. Deroc'h, kondt Guenet, hanvet ive Gueroc'h pe Erech, he gunduaz en he balez e pelec'h ar roue Rivoal II a zeuaz d'he velet. Neuze c'hoaz, en eun devez kaer meurbet evit bro Leon, oe digemeret e Osismor sant Pol, eskop Guikastel, hen, goude beza tremenet tri bloaz en enez Eussaff, a zouaraz e Kernik, e parrez Plounevez. Sant Jaoua a oe taolet gant eur bar-avel dreist mor Brest e steir ar Faou.

Sant Philibert, eur maread goudeze, a zouaraz e beg Rostudel. Renta a reas kristenien mad an tud a jome eno, hag a oa neuze paganet; el lec'h ma zeo breman parrez mad Krozon pe Kraon, kichen Brest. Douar Krozon, ken dizolo breman, a oa neuze kasi goloët a wez dero, eno a oa ive eun iliz d'an Druzet. Guelet a reer c'hoas menhir ha dolmen aleiz e Krozon hag e Kamelet. Sant Philibert en doa c'hoant da vont larkoc'h da brezeg an aviel; hag araok guitaat ar Grozonis e roaz ar velegiach

dessein de s'avancer plus avant, il éleva à la dignité sacerdotale Hernot, jeune homme du pays, âgé de 21 ans, dont le zèle fut si ardent pour le salut de ses compatriotes, qu'ils lui ont élevé une chapelle qui subsiste encore et où la prière du Crozonais est sûre d'être entendue de son compatriote saint Hernot. Saint Philibert n'est pas oublié des Crozonais. Ils lui ont bâti une chapelle où l'on accourt de tous les environs pour implorer la guérison de certains maux. On y évangélise aussi les tout petits enfants.

La haute Bretagne recevait en même temps saint Samson et son neveu saint Méen; saint Gildas et Thaliessin, fils d'Onys, se retiraient dans les îles du Morbihan; saint Malo, dans la ville d'Aleth. Saint Lénor, fils d'Hoël, ou Rivoal Ier, débarqua à Pontual et se réunit à ses frères, qui se trouvaient alors dans la Bretagne-Armorique; mais leur union ne fut pas durable. L'un d'eux, Comor, qui avait eu la Cornouailles pour son partage, voulut y joindre le reste de la Bretagne. Il fit donc mourir Hoël, ou Jona, ou Jean Reith, c'est-à-dire le roy, ou Rivoal II, son frère et son

da Hernot, den iaouank euz ar vro, oajet a eur bloaz varn-ugent, hag hen c'hargaz da labourat da silvidigez he genvroiz. Kement a breder a gemeraz d'ho renta kristenien vad, ma savjont dezan eur japel evit he enori hag he bedi goude he varo. Pedennou kristenien vad Krozon a zo atao selaouet gant sant Hernot. Sant Philibert ne ket dizonjet kenneubeut gant Krozoniz; savet zo ive dezan eur japelic elec'h ma zireder evit beza pareet euz certen klenvejou. Lenn a reer ive an aviel sant Iann eno da eur maread bugale vihan.

Breiz huel a zigemeraz ive neuze sant Samson hag he niz sant Meen. Sant Veltaz ha Thaliessin, mab Onys, en em dennaz en eneziou euz ar Morbihan, ha sant Malo a zeuaz er ger a Aleth. Sant Luner, mab Rivoal-ar-Braz, a zeuaz e Pontual gant he vreudeur a oa neuze mignonet. Ho c'harantez an eil evit egile ne badaz ket pell. Komor, unan anezo, en doa bet Kerne evit he lod, ha c'hoantaat a ree ouspen kaout lod ar re all; hag evit-ze e reaz laza Rivoal, hanvet ive Jona Reith, he vreur hag he roue, gant Budik, eur breur all dezan. Klaskout a reas ive laza he nis

roi, et Budic, un autre de ses frères. Il voulut aussi ôter la vie à son neveu Judual, ou Alain; mais le diable, qu'il avait pris pour maître, n'est pas si puissant que Dieu. Saint Lénor, apprenant la mort de son frère Hoël, accourut au palais, et ayant sauvé son neveu, il l'envoya à la cour du roi de France. Comor, plein de fureur, vint trouver Lénor et lui demanda son neveu, s'il ne voulait lui-même perdre la vie. Saint Lénor, sans lui répondre, lui montra par la fenêtre le navire qui, toutes voiles déployées, portait à la cour du roi de France l'héritier légitime de la couronne de Bretagne.

C'est en ce temps-là qu'on dit que saint Pol vainquit un affreux dragon qui ravageait le pays autour d'Osismor. Personne n'osa suivre saint Pol jusqu'à la caverne du dragon, excepté un jeune homme de la paroisse de Cléder, qui a porté depuis le nom de Kergournadec'h. C'est de sa famille que l'on disait : Si vous êtes de Kergournadec'h, portez la tête haute; et encore : Avant qu'il y eût au monde un seigneur et un manoir, il y avait un chevalier à Kergournadec'h. Saint Pol devint évêque de Léon, et

Alan, pe Judual ; mæz an diaoul, en doa kemeret evit he vestr, neket galloudek dirag Doue. Sant Luner, o klevout oa maro he vreur Rivoal II, a zeuaz d'he balez hag a gemeraz he nis evit he gundui da balez ar roue a Frans. Komor, leun a fulor, a ieaz da dy he vreur hag a c'houlennaz digantan he nis, ma na felle he unan beza lakeet d'ar maro. Sant Luner na reaz dezan respount ebet, en em gontanti a reaz da ziskuez al lestr, gant he lien guen en avel, a gasse da lez ar roue a Frans ar guir roue a Vreiz.

En amzer-ze, evel ma leverer, sant Paol a drec'haz eun dragon euzuz, a ree distruj er vro en dro da Osismor. Den na grede mont gant sant Pol beteg toull an dragon, nemet eun den iaouank euz a barrez Kleder, hanvet abaoue Kergournadec'h ; euz ar famill-ze eo bet lavaret : « Araok ne oa aotrou e nep lec'h oa eur marc'hek e Kergounadec'h. » Ha c'hoaz : « Mar ezoc'h euz Kergounadec'h, savit ho pen d'an ec'h. » Sant Pol oa gret eskob a Leon, hag o velout ne oa ket ar roue er vro, mont a reaz d'he glask beteg lez ar roue a Frans e pelec'h Judual he zige-

voyant qu'il n'y avait point d'autorité en Bretagne, il fut jusqu'à la cour de France chercher le roi Judual. Saint Pabu, évêque de Tréguier, y était aussi venu pour voir son neveu bien-aimé. Or, comme il ne savait pas le français, il ne causait avec les Français qu'en latin. Judual parlait breton à son oncle, car, en ce temps-là, une sotte vanité ne faisait pas mépriser le breton.

Quand saint Pol revint dans son évêché, il fit élever des monastères, l'un dans l'île de Batz, l'autre dans la paroisse de Kerlouan, un à Plougar et un autre à Lampaul. Pendant que saint Pol était ainsi occupé, un jeune homme, nommé Gurguy, vint le trouver et lui demander pénitence pour un meurtre dont il venait de se rendre coupable. Gurguy était fils du seigneur de Trémazan, en la paroisse de Landunvez, en Léon. Ce seigneur, appelé Galon, avait épousé Florence, une des meilleures dames de son temps; ils avaient deux enfants, un garçon nommé Gurguy, et une fille nommée Haude. Leur mère mourut quand ils étaient encore jeunes. Galon, leur père, se remaria à une dame de l'île de Bretagne qui était hérétique.

meraz gant kalz a garantez. Sant Pabu, eskop Landreger, a oa deuet eno ive evit guelout e nis ker. Evel ma na ouie ket ar gallek na elle ket komz gant ar Francisien nemet e latin. Judual a gomze gant he yountr e brezonek; rag eun den euz ar Vreiz na glaske ket neuze disonjeal he vrezonek.

Pa zeuaz sant Pol en dro en he eskopti, e reaz sevel kouenchou : unan en enez Vaz, eun all e parrez Kerlouan, unan e Plougar hag eun all c'hoaz e Lampol. Epad ma oa sant Pol o sevel ar c'houenchou-ze, eun den iaouank, hanvet Gurguy, a zeuaz d'he gavout evit goulen digantan pinijen abalamour da eur muntr en doa gret nevez oa. Gurguy a oa mab d'an aotrou euz a gastel Tremazan, e parrez Landunvez, e bro Leon. An aotrou-ze, hanvet Galon, a oa demezet da Florença, unan euz ar guella itrounezet euz he amzer. Bed o doa daou grouadur, eur paotr hanvet Gurguy hag eur verc'h hanvet Eodez. Ho mam a varvaz pa oant c'hoaz iaouank. Galon, ho zad, a gemeraz evit eil pried eun introun euz an enez a Vreiz, hag hi heretik. Houman a voal-gassaz an daou grouadur. Gurguy na choumaz ket pell



Celle-ci maltraita ses beaux-enfants; mais Gurguy ne demeura pas longtemps avec elle, car il fut envoyé par son père à la cour du roi de France, pour suivre son prince Judual. Haude vivait saintement chez sa belle-mère, qui lui faisait toutes sortes d'affronts; elle la faisait travailler comme une servante. Gurguy étant venu à Trémazan voir son père et sa sœur, ne trouva à la maison que sa marâtre qui lui dit tant de mal de sa sœur que le jeune homme, hors de lui, courut au lieu où elle s'était retirée, plein de funestes pensées. Haude, voyant un jeune homme courir vers elle, fut épouvantée et prit la fuite. Gurguy s'imagina que la honte de sa mauvaise vie la faisait fuir, et le chagrin lui faisant perdre la raison, il frappa sa sœur de son épée et lui coupa la tête. Il courut ensuite chez son père, et ayant appris la sainte vie que menait Haude et combien elle avait eu à souffrir de sa marâtre, son cœur fut pénétré de douleur. Comme tous se lamentaient sur la mort de la sainte, on vit tout-à-coup, ô chose frappante ! Haude entrer dans la salle de Trémazan, tenant sa tête entre les mains; s'adressant à son frère avec douceur, elle lui donna

ganti, rag kasset a voe gant he dad da lez ar roue a Frans, pe Bro-C'hall, da heul Judual he roue. Eno a zeuaz da veza brudet, ha karet a oe gant ar roue. Evit Eodez, beva a ree evel eur zantes. Be en devoa a bop seurt dismegans da zouffr gant he lez-vam. Houman a ree dezi labourat evel eur vatez. Gurguy o veza deuet da Dremazan da velout he dad hag he c'hoar, n'en doa ket guelet pell a oa, na gavaz en ty nemet he lez-vam. Hi a lavaraz dezan kals a draou fall var ben he c'hoar Eodez, na hell mui choum e ty he zad, emezi. An den iaouank, direizet gant ar c'helou-ze, a redaz beteg al lec'h ma oa lavaret dezan a oa he c'hoar. Houman, spountet o velout eun den iaouank o redek var zu dezi, a dec'haz dirazan. Gurguy a gredaz neuze a voa dre ar vez euz he buhez dibordet e tec'he he c'hoar; hag o tont diskiant gant ar glac'har, a roaz dezi eun taol kleze hag hen dibennaz.

Spountet dre he voal-ober, Gurguy a redaz da gaout he dad, hag o veza klevet gant an oll geger santel oa he c'hoar, ha pegement he doa bet gouzanvet gant he lez-vam, a zeuaz da veza mantret he galoun. Pa voant oll o

de bons conseils, et ayant demandé et reçu les sacrements de l'église, elle rendit son âme à Dieu. Aussitôt la punition de Dieu atteignit sa marâtre : un coup de tonnerre la foudroya dans la salle de Trémazan. Gurguy se rendit à Saint-Pol pour se confesser à l'évêque de Léon et lui demander pénitence; l'ayant accomplie, il vint demander au prélat de le recevoir au nombre de ses religieux. Saint Pol était dans la salle de son évêché avec six chanoines, lorsque Gurguy lui fit cette prière; les assistants virent avec étonnement, sur la tête du pénitent, une couronne de feu, ce qui fit à saint Pol lui donner le nom de Tanguy. Il le fit abbé du monastère qu'il venait de fonder à Saint-Mathieu de Fin-Terre, afin de donner un asile aux reliques de saint Mathieu qu'y avaient apportées des matelots bretons revenant d'Egypte.

L'abbaye de Saint-Mathieu, bâtie dans un lieu tout à fait sauvage, contraste avec l'oasis de Landévennec, elle fut fondée pour six religieux bénédictins. Elle eut deux abbés du nom de la Palue. M. de Robien fut son dernier abbé.

vouela var maro ar santez, a leverer, tra souezuz, e oa guelet Eodez o tont er zall e Tremazan gant he fen en he dorn. Komz a reaz d'he breur dre gaer, hag o veza gret aliou mad dezan, a varvaz gant he sakramanchou. He lez-vam a oa lazet deoc'h-tu gant eun taol kurun. Neuze a zeuaz Gurguy da Gastel-Paol evit kovez he bec'het, hag o veza gret ar binijen roet dezan gant sant Pol, e teuaz adarre d'he gaout evit goulen digantan hen digemer etouez he venec'h. Pa zeuaz Gurguy da zall an eskop, el lec'h ma oa sant Pol gant c'huec'h bælek, an dud eno a oa souezet o velout en dro da ben Gurguy eur gurunen tan. Deuz an dra-ze a reaz sant Pol dezan an hano a Danguy, ha rei a reaz dezan da c'houarn eur gouent nevez savet e Lou-Maze an traon, evit digemer relegou sant Vaze digasset dy gant martolodet euz ar vro-man, o tont euz an Egypt.

Abbaty sant Vaze zo bet savet en eul lec'h gouez ha dishenvel euz al lec'h kaer ha dudiuz ma oa savet abbaty Landevennek. Abbaty sant Vaze oe savet evit c'huec'h manac'h. Daou euz ho dadou abbat oe hanvet : Palud ; an



Ce fut vers ce temps que l'on vint annoncer à saint Pol ce qui venait d'arriver au Faou. Saint Jaoua, son neveu, avait été sur le point de perdre la vie. Il était de cérémonie dans une église, avec l'abbé de Landévennec et un autre moine ; on était à l'endroit de la messe où le prêtre dit ces paroles : *Nobis quoque peccatoribus*, lorsque le seigneur du Faou, qui était païen, entrant dans l'église, tira sur l'abbé de Landévennec et le tua, ainsi qu'un autre abbé. Saint Jaoua put se sauver et se retira dans sa paroisse de Braspartz. Dieu, voulant châtier de ce crime les habitants du Faou, leur envoya diverses calamités. Ce peuple, reconnaissant sa faute, vint prier saint Pol de venir à son secours ; le Saint se rendit à sa prière : ayant prêché le peuple, il convertit plusieurs païens, et entre autres le seigneur du Faou, qu'il baptisa. Saint Jaoua et saint Pol lui commandèrent de bâtir une église au lieu où il avait tué les deux moines, et c'est l'abbaye de Daoulaz, c'est-à-dire des Deux-Meurtres. Saint Jaoua en fut le premier abbé. Les couvents ou monastères, que l'on élevait alors partout, étaient toujours ouverts aux pauvres, aux pèlerins, aux voya-

aotrou Robien oe an diveza euz he abbaded.

Dont a reaz neuze da sant Pol ar c'helou deuz ar pez oa c'hoarvezet, nevez oa er Faou. Sant Jaoua, he nis, a oa bet var ar poent da goll he vuhez. Person Braspartz a oa, hag o veza eun devez en eun ilis gant abbat Landevennek hag eur manac'h all o lavarout an offeren, an aotrou euz ar Faou, ha ne oa ket kristen, o tont en iliz e kreiz an offeren, en amzer ma lavare ar bælek : *Nobis quoque peccatoribus*, a dennaz var abbat Landevennek hag he lazaz gant eun all. Sant Jaoua a hellaz savetei he vuhez hag en em dennaz en he barrez Braspartz. Doue a gastiaz tud ar Faou evit eur seurt torfet hag a zigassaz dezo goalheuriou. Tud ar Faou a bedaz sant Pol da zont en ho zouez. Sant Pol a zeuaz dy gant sant Jaoua. O veza prezeget d'ar bobl, a rejont ar vadiziant d'an aotrou ar Faou, hy a lavarjont dezan sevel eur gouent var al lec'h ma en doa lazet an daou vanac'h, kouent galvet abalamour d'an dra-ze, Daoulaz. Sant Jaoua oa gret abbat euz ar manaty-ze. Ar c'houenchou pe manatiou euz an amzer-ze, savet e peb tu er vro, a oa

geurs. Là, on faisait école pour rien aux enfants, on prenait soin des malades. Le malheureux qui n'a ni lit, ni maison, pourrait encore y trouver un asile, s'ils n'avaient tous été détruits !

## CINQUIÈME VEILLÉE

Bientôt vint cette lande immense,
Où comme en un désert la Bretagne commence ;
La rivière profonde, un menhir isolé,
Et l'idiôme pur depuis l'Inde parlé.

BRIZEUX.

Je vous ai déjà dit que Comor, comte de Cornouailles, était devenu roi de la Bretagne, par le meurtre de ses deux frères. Cependant, il lui restait encore un jeune frère, et il ne pouvait rester en repos tant qu'il le savait vivant. Macliau, sachant que Comor voulait sa mort, se retira chez le comte de Léon ; mais ce frère cruel le lui fit réclamer. Le comte de Léon, qui n'était pas aussi puissant que Comor, et qui ne voulait pas cependant trahir celui qui s'était confié à lui, imagina un stratagème pour se tirer de ce mauvais pas. Il fit élever au prince Macliau un superbe tombeau, où il le fit cacher pendant le séjour des envoyés de

digor ato d'an dud paour, d'ar veaichourien. Eno vije gret skol evit netra d'ar vugale, e vije kemeret evez euz an dud klan. Ar paourkez, ha n'en deuz na guele na ty, a elfe c'hoaz kaout eno eul lec'h da gousket, rr.a na vijent bet oll dizmantret.

---

## PEMPET NOSVEZ

---

Cetu dirazoun al lannec braz, ar steriou doun
Ar men-hir, ar peulvan, hag al langaich ar c'hosa euz
(ar bed.

Lavaret em euz deoc'h Komor, ar c'hondt a Gerne, a oa deuet da veza roue e Breiz, o laza daou euz he vreudeur. Breudeur en doa c'hoaz, ha na grede choum e peoc'h keit a ma vijent beo. Makliau, he vreur iaouanka, o c'houzout a c'hoantee Komor he varo, en em dennaz e ty ar c'hondt a Leon. Komor a c'houlennaz he vreur digant ar c'hondt-ze: Heman ne oa ket galloudek avoalc'h evit derc'hel pen d'ar roue Komor, ha koulskoude na felle ket dezan koll an ini oa deuet d'en em lakaat gant fizianz etre he zaouarn, neuze a reaz van e vije maro ar prins Makliau. Ober

Comor ; on lui portait sa nourriture par une ouverture pratiquée dans la tombe pour lui donner de l'air. Il y conduisit les ambassadeurs du roi et leur dit : Le prince que vous cherchez est mort ; voici la tombe où on l'a mis. Ceux-ci, ravis de cette nouvelle, n'eurent pas honte de manger sur la tombe, comme sur une table. Quand les ambassadeurs furent partis, le comte de Léon fit ouvrir la tombe à Macliau qui, dégoûté du monde, se fit religieux.

Comor était cruel ; les évêques et les saints moines s'efforçaient de le convertir, quelquefois il paraissait les écouter. Il reçut bien saint Gildas ; le saint, qui désirait vivement sa conversion, allait souvent le voir.

Comor est dit un tyran et un usurpateur, il ne devait pas être de la race d'Hoël-le-Grand, ou Rivoal Ier ; il s'était emparé du comté de Poher, menaçait le comte de Léon et profitait du jeune âge de Judual, ou Alain Ier, qu'il avait réduit à fuir à la cour du roi Childebert, pour violenter la Bretagne.

Comor désirait extrêmement épouser sa nièce Tryphine, fille de son frère Gueroc'h, comte de Vannes ; il pria

a reaz sevel dezan eur bez kaer e lec'h ma oa lakeet e beo, hag a oa kasset dezan, eno, da zibri ha da eva dre eun toullik gret evit ma elje ar prins tenna æz he halan. Diskuez a reaz ar bez da gannadou (pe ambassadourien) ar roue hag a lavaraz dezo : Ar prins a glaskit a zo maro; setu aman ar bez ma eo bet lakeet. Ar reman, laouen braz euz ar c'helou-ze, n'o doa ket a vez da zibri ho lein var men ar bez evel var eun daol. Goude ma oa eet ar gannadou kuit, ar c'hondt a Leon a reaz digori ar bez da Vakliau, heman en em rentaz manac'h.

Komor oa kriz evit an dud euz he rouantelez. An eskibien hag ar venec'h santel a reaz ho gallout evit hen renta guelloc'h; hag a veichou a ree van d'ho selaou. Digemeret en doa mad sant Veltaz; ar sant a felle d'hen en distrei ouz Doue, hag a iee aliez d'he velout.

Komor ne oa ket euz voen ar rouanet, be oa kondt Poher, eul loden euz a Gerne, el lec'h e ma Keraez; ober a ree beac'h d'ar c'hondt a Leon ha d'an oll Vreiz, rag Judual o veza iaouank flam, en doa renket tec'hout dirazan e lez ar roue Childebert, evel hon euz lavaret deoc'h kent.

a Leon. En he amzer e teuaz en Armorik ar re ziveza euz Bretonet an enez, a joumaz neuze en he bez d'ar Saozon, nemet al lec'h hanvet Bro-Wall. Er vro-ze, evel m'euz lavaret deoc'h diaraok, e ve komzet breman c'hoaz ar brezonek. Er blavez 1836, tuchentilet iaouank euz ar vro-man a dreuzaz ar mor evit mont dy. Digemeret oant evel breudeur ha kenvroiz. Unan euz an aotrounet-ze, o veza kanet eur ganaouen brezonek, ar Vretoned euz an enez he selaoue gant ar brassa levenez. Klevet em euz va unan eur Zaoz koz o lavarout, o veza bet kemeret er brezel var vor gant ar C'hallaouet er bloaz 1791, e oe digasset da Geraez, hen hag ar Saozon all. Na hellent kaout netra euz ar pez o doa ezom pa na ouient ket ar brezonek. Etouez ar vartolodet oa n'em gavet Bretoned euz Bro-Wall, a lavare : Roit deomp-ni, mar plich, dillat ha bara. Ar pez oa kasset dezo dioc'h-tu gant an tud euz a Geraez, laouen da glevout komz brezonek evel-t'ho.

a toujours eu fraternité entre les Bretons du pays de Galles et nous.

Après la mort d'Alain, en 670, la Bretagne fut partagée entre les enfants de Daniel Drem-Ruz, comte de Cornouailles. L'un d'eux, appelé Miliau, demeurait en la ville du Vieux-Guéodet, dans le beau et bon pays de Tréguier. Son frère Rivod le fit assassiner pour s'emparer du pouvoir. Combien de gens malades du même mal que ce misérable ! Miliau avait été aussi bon prince que Rivod était méchant. Tous pleurèrent sa mort, et quand le corps du prince Miliau fut enterré dans l'église du Vieux-Guéodet, où il fit beaucoup de miracles, on entendit la voix des principaux du pays qui s'écriaient dans leur douleur : Adieu ! notre roi, notre maître ! Quelle perte nous avons faite, ô mon Dieu !... Le prince laissait après lui un pauvre orphelin, Méloir, qui courait grand risque de tomber entre les mains du tyran. Il avait pour le défendre une tendre mère, la princesse Haurilla ; elle se présenta à l'assemblée que Rivod avait appelée pour décider à qui serait confiée la tutelle. Quand Rivod vit cette bonne mère entrer dans le lieu où étaient réunis le clergé,

Re Bro-Wall ha re Breiz zo bet atao breudeur.

Goude maro Alan, e 670, ar Vreiz oa rannet etre bugale Daniel Drem-Ruz, kondt a Gerne. Unan anezo oa hanvet Miliau, hag a choume er C'hoz-Geodet, e bro Landreger. He vreur, hanvet Rivod, hen lazaz evit kaout he loden ouspen he hini. Gant a zen zo klan gant an hevelep klenvet ! Ker mad oa bet buhez Miliau eget oe fall hini Rivod. Glac'haret oa an oll dre ar maro-ze, ha pa oe enterret korf ar prins Miliau, en ilis Koz-Geodet, e pelec'h a reaz kals miraklou, klevet a oe moez ar brinset o lavaret : « Kenavo d'hon mæstr, hor roue ! O pebez dizeur, va Doue ! » Choum a ree varlerc'h he dad, eur paourkez minor, ar prins Melar, en danjer braz da goueza etre daouarn ar muntrer. Be en doa c'hoaz d'en difen eur vam karantezus, ar brinses Haurilla, hi a zeuaz e kreiz an dud dastumet gand Rivod, e Kastel-Paol, evit gouzout piou vije goard d'ar minor. Pa velaz Rivod, ar vam dener-ze o tont er sall e lec'h oa an

la bourgeoisie et la noblesse, ainsi que les députés des paysans, il vit bien que ce qu'il désirait lui serait refusé. En effet, au premier mot, Haurilla fut faite tutrice de son fils Méloir. Mais, hélas ! que peut faire une faible femme contre celui qui a le pouvoir ? Rivod gagna, par de belles promesses, les gens de Méloir, afin qu'ils le missent à mort. On mit du poison dans sa nourriture ; mais en faisant le signe de la croix sur ce qui lui était présenté, l'enfant fit découvrir le poison aux yeux de tous : ce qui effraya tellement ceux qui avaient essayé de l'empoisonner, qu'ils se jetèrent à ses genoux. Rivod, l'ayant su, chargea des soldats de le tuer ; mais ceux-ci reconnaissant sur le visage de l'enfant les traits de son père, leur roi bien-aimé, leur cœur fut adouci par les larmes de la mère et l'âge tendre du fils, et ils se contentèrent de le mutiler en lui coupant un pied et une main. Pitié cruelle, qui leur fit le martyriser au lieu de le tuer tout d'un coup. Le bruit de cet évènement souleva les Bretons contre Rivod.

Mais celui-ci sut, par ses finesses, venir à bout de persuader à la foule qu'il

dud a ilis, an duchentilet, ar vourc'hisien hag an dud divar ar meaz e velaz e vije dinac'het dezan ar pez a c'hoantee, hag evit guir d'he c'henta præpos, Haurilla oa lakeet goard evit he mab Melar.

Siouaz ! petra hell ober eur vaouez a enep an hini en deuz ar gallout. Rivod a ginnigaz aour ha pinvidigez da dud ty Melar evit ma lakefent he nis d'ar maro. Ampoesonet oe he vouet dezan. Pa reaz ar bugel sin ar groaz var he vouet, an ampoeson lakeet ebars oa guelet gant ann oll. Ar pez a reaz kement a spount d'an dud o doa klasket e laza, m'n n'em daoljont d'an daoulin da c'houlen he drugarez. Rivod, o veza klevet an dra-man, a gassaz soudardet d'he laza. Ar re-man, oc'h anaout var bisaich ar bugel an heveledigez euz he dad, bet ho mestr mad, ha tenereet eun neubeut ho c'halonou gant daelou ar vam hag oad tener ar mab, a droc'hzont dezan eun dorn hag eun troad. O truez kriz an hini a reaz dezo troc'hi lod euz he izili elec'h e laza deoc'htu !

n'avait nullement participé à ce crime, qu'il l'avait même ignoré. Il eut, de plus, la hardiesse de demander une seconde fois la tutelle de son neveu : il sera, dit-il, mieux défendu par moi qu'il ne le serait par une femme. Cependant les Bretons eurent la prudence de choisir pour tuteur du petit prince l'évêque de Quimper, auquel ils adjoignirent un seigneur nommé Kyoltan, fils de Budic-Mur, comte de Cornouailles et oncle de Méloir ; on le nomme aussi Constantin. Or, ce dernier était indigne de cette marque de confiance, car il avait promis à Rivod que le prince ne resterait pas longtemps en vie. Il crut pouvoir confier ses projets à sa femme Raziria ; mais celle-ci, moins cruelle que son mari, avertit en secret Méloir et l'engagea à prendre la fuite. 792.

Il était tard lorsque le prince quitta Quimper, et la nuit tombait lorsqu'il frappa à la porte de l'abbaye de Landévennec. Le moine qui la lui ouvrit ne put reconnaître de suite le roi de Bretagne dans le malheureux qui lui demandait un asile au nom de Dieu. Quand on sut qui il était, le trouble se répandit dans la communauté ; mais l'abbé, plein de courage, vint recevoir, avec tout le

Ar vrud euz an torfet-ze a reaz d'an oll Vretonet n'em sevel en eun taol a enep Rivod. Heman, gant he spered louarn, a gavaz an tu da lakaat kridi n'en doa ket bet memez anaoudegez euz an dra-ze, ha bo hen doa an hardizegez da c'houlen adarre beza goard evit he nis. Guelloc'h vo divoallet gan-in, emo-he, eget na vo gant eur c'hreg. Koulskoude guelloc'h oe c'hoaz d'ar Vretoned ober evit goard da Velar an eskop a Gemper hag eun aotrou hanvet Kyoltan. Heman oa breur da Budik-Mur, kondt a Gerno, tad Miliau, hag evel-ze Kyoltan, pe Konstantin, oa yountr da dad Melar. Ne oa ket dign euz eur garg evellen, rag roet en doa he c'her da Rivod na joumje ket pell beo ar prins Melar etro he zaouarn. Lavaret a reaz an dra-ze d'he c'hreg Raziria. Houman, guelloc'h evit he goaz, o kaout truez euz ar prins iaouank, hen aliaz da dec'hout kuit. 792.

Divead oa pa guitaaz Melar ar ger a Gemper, hag an noz oa digoezet pa skoaz var dor leandi Landevennek. Ar

[redacted]



respect qui lui était dû, Méloir, prince et malheureux. Les portes de l'abbaye s'étaient refermées depuis quelque temps, quand les cris des guerriers de Rivod se firent entendre, demandant à entrer avec leur maître, pour y chercher Méloir. Les moines, frappés de crainte, pensaient voir la ruine de leur couvent; l'abbé seul, pénétré de son devoir, fit dire à Rivod qu'il ne lui ouvrirait les portes qu'au jour, que jamais les portes de l'abbaye ne s'ouvraient à cette heure de la nuit. Au point du jour, on ouvrit donc les portes, mais Rivod ne trouva point son neveu; Méloir, descendu par les moines le long des murailles, était alors sur le chemin de Carhaix. Rivod quitta Landévennec sans même prendre le temps de châtier les moines, et il se remit avec vigueur à la poursuite de son neveu. Celui-ci était arrivé en la paroisse de Plouigneau, quand il entendit le pas des chevaux de ceux qui le poursuivaient; il se mit aussitôt en prières, puis se jeta dans un fossé qui borde la route et que l'on nomme encore le lit du prince Méloir. Rivod et Kyoltan passèrent sans le voir. Méloir se leva promptement et prit le

manac'h, a zigoraz an or dezan, na hellaz ket anaout deoc'h-tu ar roue a Vreiz. Pa oa gouet piou oa, spontet oe ar venec'h, hogen an abbat a zeuaz da zigemer, gant an doujans dleet, Melar, prins, hag ouspen maleürus. Neubeut amzer goude, oa klevet iouadennou ar soudardet o c'houlen antreal er gouent gant Rivod hag he heul da glask ar prins Melar. Ar spount oa braz er gouent, ar venec'h a lavare oa deuet an devez diveza evit manaty Landevennek. An abbat hepken na gollaz ket kaloun : ober a reaz lavarout da Rivod, na zigorje ket an oriou er mare-ze euz an noz, pa na oa ket ar c'hiz d'en ober ; pa vije deuet an deiz a helje klaskout an hini a c'houlenne.

Da c'houlou deiz-ta, oa digoret an nor ; Rivod na gavaz ket eno he nis. Melar, diskennet gant ar venec'h divar c'horre ar mogeriou, oa er mare-ze var hent Keraez. Rivod a guitaaz Landevennek heb kemer amzer da gastia ar venec'h evel m'an dije c'hoanteet. Redek a reaz varlerc'h he nis. Heman oa digouet e parrez Plouigneau pa glevaz trouz ar c'hezek euz ar re he glaske. Ober a reaz eur beden da Zoue hag en

chemin de Boiséon, où demeurait un de ses parents. Il fallait monter beaucoup avant d'arriver au château; le prince, épuisé de fatigue, tomba sans force au haut de la montée où est bâtie maintenant l'église de Saint-Méloir, près de la ferme de Coat-Sao-Bell. Un peu de lait donné par compassion au prince de Bretagne, par des cultivateurs, donna à Méloir la force de suivre sa route jusqu'au Boiséon. Les paysans qui travaillaient aux champs se disaient les uns aux autres en le voyant, que souvent les princes et les grands sont plus malheureux que celui qui mendie. Rivod arriva au Boiséon quelque temps après son neveu, et, chose incroyable, il réussit, par de fausses caresses, à faire à Méloir quitter son ami pour le suivre à Lanmeur. Trois jours ne s'étaient point écoulés, que Méloir reçut un coup de couteau dans le cœur, de la main de son oncle, et alla prendre sa place dans la tombe de ses ancêtres. Aussitôt le crime commis, Rivod se jeta comme un fou sur son cheval et prit le chemin de la Cornouailles ; trois jours après il mourait sans avoir même joui du royaume pour lequel il avait exécuté

em daolaz en eur poull dour e kichen an hent hanvet c'hoaz breman guele sant Melar. Rivod ha Kyoltan a dremenjont heb he velout. Melar a zavaz neuze euz he doull hag a gemeraz hent Koateon, e pelec'h a choume eun denchentil kar dezan. Reet oa pignat eur c'hreac'h araok dont er c'hastel ; ar prins, goal skuiz, a gouezaz, evel maro, e tal ar grec'hen, elec'h ma ma breman iliz sant Melar, e kichen merouri Koat-Sao-Bell. Eur banne leaz, roet dezan dre druez gant an dud divar ar meaz, a roaz d'ar prins a Vreiz an nerz da heulia an hent beteg Koateon. An dud a laboure er parkeier, a lavare an eil d'egile, oc'h he velout : a veichou stad ar rouanet hag an dudchentilet zo goassoc'h eget hini eur paourkez o klask he vara !

Rivod a zeuaz da Goateon eun neubeut varlerc'h he niz hag a hellaz, tra burzuduz ! ober da Velar dre fals karantez kuitaat he vignon evit hen heulia e Lanmeur. Eno, araok na oa aichuet tri devez, oe anterret Melar, lazet gant he yountr dre eun taol kontel e kreiz he galoun. Raktal Rivod a guitaaz ar ger evel eun den diskiant, a lammaz var he varc'h hag a gemeraz hent Kerne. Tri

son forfait. Kyoltan, son complice, voulant, dit-on, considérer du haut du mont Frugi, à Quimper, les terres qui devaient être la récompense de son crime, n'eut pas plutôt levé les yeux pour les contempler, qu'il fut frappé de cécité et mourut peu de temps après.

---

## NEUVIÈME VEILLÉE

Le seigneur Lez-Breiz disait un jour à son écuyer : Eveille-toi mon écuyer, et te lève ; et va me fourbir mon épée, mon casque, ma lance et mon bouclier, que je les rougisse du sang des Français.

Dieu châtie souvent les peuples pour les crimes de leurs princes. Ainsi, après Rivod, la Bretagne fut accablée de malheurs ; et quand je repasse en mon esprit tout ce que j'ai à vous raconter sur ce qui s'est passé alors en Bretagne, mon pays, le cœur me manque, et je voudrais me taire. Cependant, il faut dire la vérité, même lorsqu'il est pénible de la dire; et ce n'est pas la dernière fois que j'aurai à vous parler des malheurs de notre patrie.

devez goude a varvaz, heb beza bet ar rouantelez abek euz he dorfet. Kyol-tan, he gonsort, o veza savet var ar menez Kemper evit guelout ac'hano an douar kinniget dezan evit he bec'het, n'hen doa ket kent savet he zaoulagat evit sellout outo, ma n'em gavaz skoet a zallentez hag a varvaz eun neubeut goude.

---

## NAVET NOSVEZ

---

**An aotrou Lez-Breiz a lavare, d'he floc'hic laouank, eun deiz a oe :**
**Dihun va floc'h ha sav alesse, ha ke da spura din va c'hleze,**
**Va zok houarn, va goaf ha va skoed, d'ho ruzia e goad ar C'hallaoued.**

An Aotrou Doue a gasti peurvuia ar bobl evit pec'hejou ar brinset ; evel-ze, goude maro Rivod, ne oe nemet malheur evit ar Vreiz ; ha pa zeu e va speret, ar pez meuz da gonta deoc'h var an traou c'hoarvezet en amzer-ze, e va bro, ar galon a vank din ha c'hoant am euz da devel. Koulskoude, ret eo lavarout ar virionez ha pa na blij ket deomp. Ha neket heman an diveza gueich em bo da gomz deoc'h euz maleuriou hor bro. En amzer-ze ta, peb hini a glaske beza

En ce temps-là donc, chacun se disputait la Bretagne comme une proie ; et les Français qui étaient, avec les Anglais, nos plus terribles ennemis, prirent le temps que les Bretons se déchiraient entre eux pour s'emparer de Rennes, Nantes et Vannes, en 814. Rennes et Nantes furent dans les commencements de l'histoire de Bretagne bien souvent au pouvoir des Français. La Basse-Bretagne, surtout la Cornouailles, ne fut jamais soumise qu'un instant. Alors les Français avaient pour roi le célèbre Charlemagne, et les Bretons n'obéissaient à personne. Ils en vinrent enfin à reconnaître combien il y avait peu de sagesse à se faire ainsi la guerre, et ils se donnèrent pour chef le comte Jarnithin, qui fut tué dans le premier combat. Après lui, Morvan, comte de Léon, fut fait roi de Bretagne en 824. Charlemagne était mort, et son fils Louis n'était pas si grand guerrier que son père ; il envoya à Morvan un moine appelé Vitcar pour l'engager à faire la paix et à reconnaître que la Bretagne faisait partie du royaume de France. Morvan demeurait alors en un château près de Landerneau, sur la route

mæstr euz ar Vreiz, hag ar Francisien, gant ar Saozon, hor goassa enebourien, a gemerjont an amzer ma oa ar Vretonet en em ganna etrezo evit kemerout Roazon, Naonet ha Guenet, e 814. Roazon ha Naonet oe aliez gounezet gant ar Francisien. Breiz-Izel, hag ispicial ar bro Kerne, na jomas morse ganto. Neuze ar Francisien o doa eur rouez braz hanvet Charlemagn, pe Charlez-ar-Braz, hag ar Vretonet n'ho doa roue ebet d'ho c'hourc'hemen.

Dont a rejont, en divez, da anaout pegen neubeut a furnez oa da n'em zisput etrezo evel ma reent, ha kemerout a rejont evit kabiten ar c'hondt Jarnithin, lazet, siouaz, er c'henta kombat. Goude hen, Morvan, kondt a Leon, oa gret roue a Vreiz, e 824. Charlez-ar-Braz oa maro, hag he vab Louis ne oa ket ken ter d'ar brezel hag he dad. Kass a reaz da gaout Morvan eur manac'h, hanvet Viktar, evit hen alia d'ober ar peoc'h ha da anavezout a oa ar Vreiz lod euz rouantelez Frans. Morvan a choume neuze en eur c'hastel e kichen Landerne, var hent Montroulez, var eur garrek hanvet Karrek-Morvan, hag e gallek *La Roche-Maurice*. Viktar a lava-

de Morlaix, bâti au haut d'une roche appelée la Roche-Maurice. Vitcar dit au roi breton : « Reconnais mon roi pour ton roi, car son pouvoir est autant au-dessus du tien que le ciel est loin de la terre. En le faisant, tu sauveras ton pays, tes enfants et ceux que tu aimes. — Dis à ton roi, répondit Morvan, que les plaines que nous cultivons ne sont pas à lui, que ses lois ne sont pas les nôtres : chacun son droit. Lui gouverne les Français, moi, les Bretons ; et si la guerre a lieu, les Français verront si mon bras est affaibli. »

Quand on eut rapporté ces paroles au roi de France, il s'avança avec une nombreuse armée en Basse-Bretagne, jusqu'au bois de Briziac. Morvan dit aussitôt adieu à son épouse et quitta son château-fort. Ayant fait boire ses soldats avant de marcher au combat, ils se battirent comme des lions ; la plaine fut couverte des cadavres des Français. Mais l'un des soldats français s'étant précipité sur le chef breton et l'ayant frappé au crâne, Morvan tomba sous le coup et eut aussitôt la tête tranchée ; un Breton vengea son roi en abattant le vainqueur à ses pieds.

raz d'ar roue breton : « Anav va roue evit da roue, rag he c'hallout a zo kement dreist da hini evel an ee d'an douar. Gra kement-ze evit da vro, da vugale hag ar re a garez. — Lavar d'az roue, eme Morvan, ar meochou a labouromp n'int ket he re, he lezennou n'int ket hon re ; peb hini en he vir. Hen a hell gourc'hemen ar Gallaouet ; ha me ar Vretoned ; ha ma teu ar brezel, ar Francisien a velo a dinerzet eo va brec'h. »

Pa glevaz ar roue a Frans ar respount-ze, dont a reaz gant eun arme braz a Francisien e Breiz-Izel, hag e teuaz ganto beteg koat Breziak. Morvan a guitaaz neuze he gastel hag he bried. O veza gret eur banne da bep ini euz he Vretoned, dont a reaz er gombat, peb taol euz he gleze oa taol ar maro. Goloet oa an dachen a gorfou Francisien, pa zeuaz unan anezo da skei var roue ar Vreiz, ha da rei d'hen eun taol en he ben. Ar roué Morvan a gouezaz d'an douar, an enebour a droc'haz d'hen he ben. Ar Gall ne oa ket guelloc'h evit an taol en doa gret, rag unan euz ar Vreiziz he lazaz raktal.

Eûruz ar re oa lazet en deiz-ze e kichen

Heureux ceux qui périrent en ce jour-là près de leur roi ! Ils n'eurent pas à subir la tyrannie du vainqueur. Morvan, surnommé *Lez-Breiz* (Secours des Bretons), n'a pas péri dans la mémoire de ses compatriotes. Un vieux poème dit que son écuyer chercha son corps pendant sept ans ; enfin, comme il traversait le bois d'Helléan, il rencontra un vieillard qui venait à la fontaine, et il lui demanda : Qui repose sous ce buisson vert ? Le vieillard répondit : Lez-Breiz dort sous cette terre ; tant que Bretagne sera, dans nos cœurs il vivra. Il s'éveillera bientôt et appellera ses Bretons pour vaincre les Français. En effet, comme l'avait prédit le vieillard, un nouveau Lez-Breiz fut trouvé : Guiomarc'h, parent de Morvan, fut choisi pour roi ; comme Morvan il résista à l'invasion française, mais enfin il mourut aussi dans un combat.

Après la mort de ces trois rois, le cœur des Bretons faiblit. Pendant huit ans, la domination française fut paisible et incontestée. Chaque année, on portait au roi de France le tribut qu'il exigeait ; on le portait à Rennes. Nominoé, Breton de naissance, gouvernait alors le

ho roue ! n'ho doa ket da zouffr goaskerez ar Francisien. Morvan, hanvet ive Lez-Breiz, abalamour oa bet souten ar vro, ne oa ket ankounec'heet gant ar Vretonet. Lavarout a ra eur werz koz, a glaskaz he floc'h (e gallek, *son écuyer*) he gorf epad seiz vloas. Eun devez ma oa o tremen dre goat Hellean, e kavaz eun den koz o tont d'ar feunteun, hag a c'houlennaz dezan : Piou a gousk dindan ar voden ? An den koz a lavaraz : « Lez-Breiz a zo dindan-hi kousket ; tra vezo Breiz a vezo brudet. Dihun a rei e ber, o ioual hag a rei ho stall d'ar re Vro-C'hall. » Evit guir, evel ma lavare an den koz, eul Lez-Breiz oa kavet c'hoaz. Guiomarc'h, kar da Vorvan, oa lakeet roue e Breiz ; hag evel Morvan, goude beza gouneet e meur a gombat var ar Francisien, a varvaz erfin, trec'het ganto.

Goude maro an tri roue-man, kaloun ar Vretoned a zemplaz ; epad eiz bloaz, ar Francisien oa mistri. Bep bloaz, vije kasset da Roazon an arc'hant oa reet da baea d'ar roue a Frans. Eur Breton hanvet Neumenoiou, pe Nominoe, a c'hour-

pays pour les Français ; il faisait sa résidence à Coatloc'h, près de Scaër, lorsqu'un jeune gentilhomme des montagnes d'Arré fut chargé d'accompagner à Rennes les charrettes qui portaient le tribut à Charles-le-Chauve. Or, quand on pesa les sacs d'argent, il manquait du poids. Le Français chargé de la vérification du tribut, en fit des reproches au jeune Breton, et s'emportant contre lui, il lui coupa la tête qui, en roulant dans la balance, établit le poids. Cette affreuse nouvelle s'étant répandue dans le pays, le père du jeune homme vint à Coatloc'h demander à Nominoé s'il y avait encore des lois, un Dieu au ciel et des hommes en Bretagne. Il demanda qu'on secouât enfin le joug odieux des Français qu'on ne pouvait plus endurer. Nominoé le consola ; il envoya ses gens sur les grèves ramasser des cailloux et en charger les sacs qu'on devait envoyer à Rennes. Les deux premiers sacs pesés avaient le poids, mais le troisième ne l'avait pas. Les Français criaient : Holà ! holà ! il n'y a pas le poids ! Aussitôt Nominoé, tirant son épée, coupa la tête du Français qui pesait, et, la faisant rouler dans la balance,

c'hemenne neuze ar Vreiz-Izel, ha choum a ree e Koatloc'h, e kichen Skaer. Mab eun denchentil euz Menez Are oa eet gant ar c'hirri da Roazon evit kass an arc'hant d'ar roue a Frans, neuze Charlez-ar-Moal. Pa oa poezet ar sic'hier arc'hant, ne oa ket ar poez. Ar Gall, a boeze an arc'hant, a rebeichaz d'an den iaouank ne oa ket ar poez ; ha deuet direiz, e troc'haz dezan he ben, ruilla a reaz er skudell, hag a lakeaz ar poez. 847.

An dra euzuz-ze, o veza bet klevet er vro, tad an den iaouank a zeuaz da Goatloc'h, da gaout Neumenoiou, da c'houll digantan : Ha be oa eur reiz, eun Doue en env, hag eun den e Breiz ! Goulen a re ma vije kasset kuit ar Francisien, na oant ket gouzanvet mui er vro. Neumenoiou he gonsolaz ; ober a reaz d'he dud mont gant sic'hier var an aochou da zastum bili, hag e teuaz e Roazon gant kirri leun a zier karget evel-se. Pa oe poezet an daou genta, oe kavet ar poez ; d'an drede ne oa kot. Ar C'hallaouet a ioue : Hola ! hola ! ne ma ket. Deoc'h-tu

le poids se trouva juste. Alors eut lieu un combat acharné entre les Bretons et les Français. Ceux-ci furent vaincus, et outre la Basse-Bretagne, Nominoé prit Rennes, Nantes et Vannes et tous les pays d'alentour, 847. Nominoé, devenu roi .de Bretagne, mit sa confiance en saint Convoyon, qui menait une pieuse vie dans le bois de Redon, et il le consultait sur les choses de la foi. Il l'envoya à Rome demander au Pape l'érection de l'évêché de Dol en archevêché ; c'était le premier entre les évêchés de Bretagne.

Saint Convoyon envoya un jour à Nominoé un de ses moines, Louhemel, se plaindre des persécutions que les religieux de Redon avaient à endurer de la part de plusieurs seigneurs voisins, surtout de la part d'un d'eux nommé Illoc. Le roi Nominoé ne connaissait pas encore saint Convoyon qui devint plus tard son meilleur ami. Assis sur son trône, la couronne d'or ornée de pierreries sur la tête, couvert du manteau royal, le sceptre à la main, le descendant de Judicaël, aussi imposant que le jour de son sacre, était entouré des plus grands de son royaume. Là, étaient Erispoé son fils, dont les exploits guerriers éga-

Neumenoiou a gemeraz he gleze, hag o troc'hi pen ar Gall, hen taolaz er skudel evit ober er poez. Neuze a zavaz eur gombat kriz etre ar Vretoned hag ar Francisien. Ar reman oa trec'het ; hag ouspen ar Vreiz-Izel, Neumenoiou a gemeraz Roazon, Naonet, Guenet hag an oll broiou tro d'ar c'herriou-ze. Pa zeuaz Neumenoiou da veza roue a Vreiz, lakaat a reaz he fizians e sant Konvoyon, a gundue eur vuhez santel e koat Redon, ha goulen a ree kuzul digantan evit traou ar feiz. He gas a reaz da Rom da c'houlen digant ar Pab ma vije an eskop euz a Dol arc'heskop, hag ar c'henta etre an eskibien a Vreiz.

Sant Konvoyon a zigassas da Nominoe, roue e Breiz, eur manac'h hanvet Louhemel, evit en em glem euz a Illoc den pinvidik divar dro, hag a ree peb seurt dismegans da venec'h abaty Redon. Nominoe, azezet var he dron, eur gurunen aour gant perlez a mein précius var he benn, eur vantel rouane var he ziouskoaz, ar vaz a roue en e zorn, mab bian Judikaël ker kaër evel ma oa en devez

laient déjà ceux de son père ; Gurvand ou Wurfand qui avait osé défier seul une armée de Normands ; Pasquiten, au langage doré, qui entraîna plus tard tant de Bretons dans sa politique astucieuse, et dont le regard fuyant aurait dû les prévenir contre lui : la fille d'Erispoé, si noble et si belle, que le roi Charles le Chauve l'avait demandée pour son fils Louis ; Salomon, le fier neveu de Nominoé, le fils de son frère Rivoallon, et dont la fille encore toute jeune devait tomber au pouvoir du farouche et rusé Pasquiten. Nominoé ayant écouté les plaintes de Louhemel, lui demanda quel était le Convoyon dont il lui parlait : O roi, répondit Louhemel, c'est le fils de Conon, homme très noble et de race sénatoriale qui, avec quelques saints prêtres de grandes familles comme lui, s'est retiré dans un lieu désert nommé Redon, pour servir le Seigneur Jésus dans le travail, la prière et la pénitence. A ces paroles, Illoc s'agite et s'écrie : — Ces lieux m'appartiennent, de quel droit ces moines veulent-ils s'y établir ? — Homme injuste, lui dit le roi de Bretagne, ne vaut-il pas mieux que de

ma oa bet sakret, en doa en dro dezan ar re genta euz he rouanteles. En he gichen oa Eruspoe, he vab ken brudet er brezel hag he dad; Gurvand, ar prins en doa klasket en em ganna a enep eun arme en he fez. Paskiten, teod alaouret, en doa tromplet kement a Vretonet dre he gomzou flour; he zell fall, he zaoulagat louarn en dije dleet avertissa anezo koulskoude. Merc'h Eruspoe, ker mad ha ker brao, goulennet evit pried da vab Charlez-ar-Moal, roue a Vro-C'hall. Salaün, niz Nominoe, mab he vreur Paskiten. Cetu hanoiou lod euz an dud huel oa en dro d'ar roue. Nominoe o veza fellet dezan selaou ar manac'h Louhemel, heman a lavaraz : Konvoyon, rener kouent Redon, a zo mab da Konon, den nobl a renk huel; fellout a ra dezan beva el labour, er binijen hag er beden, en eul lec'h dilæzet evel eun desert evit servicha an Aotrou Jesus-Krist gant eun neubeut beleyen nobl eveltan. Neuze Illoc e kounar a iouaz : An douarou-ze a zo din, pe seurt gwir o deuz ar venec'h da zont eno ? Den dizleal, a respountaz

saints hommes sanctifient ces lieux déserts que de voir s'y établir des brigands et des impies ? Et sans s'arrêter aux plaintes d'Illoc, il confirma les moines dans leur établissement. Ratuili, l'un des seigneurs voisins, bien éloigné des sentiments d'Illoc, était si affectionné à ces bons moines, qu'il résolut de finir ses jours parmi eux. Ayant été saisi par une cruelle maladie, il se fit transporter dans l'église de St-Sauveur, et lorsque les moines réunis autour de lui et tournés vers l'autel, le front dans la poussière, l'eurent recommandé au Sauveur, il se releva parfaitement guéri.

Saint Convoyon était aussi l'ami du roi Erispoé, fils de Nominoé. Du temps de ce roi, la ville de Nantes fut ravagée par les Normands. Son père avait donné le gouvernement de cette ville à un Français nommé Lamber, qui s'était révolté contre son maître le roi de France. Il était dur pour les Nantais et n'écoutait pas les reproches de saint Gohard, son évêque. A la fin, les Nantais, lassés de lui, le chassèrent. Lamber, pour se venger, appela à son secours ces païens qui ne respiraient que massacre et pillage, les Normands. Le jour du pardon

roue Breiz, ha ne ket guelloc'h e teufe tud santel da jom er gouelec'hiou-ze eget lezel dont eno laëron ha tud fall? Ha dioc'h-tu ar roue a roaz ar gwir d'ar venec'h, hag a reaz da Illoc tevel. Ratuili ne oa ket evel Illoc, karout a ree kement sant Konvoyon hag he vreudeur, ma fellaz dezan aichui he vuhez en ho zouez. O veza bet seziet gant eur c'hlenvet pegus, goulen a reaz beza digasset ebarz iliz Sant-Salver e Redon. Ar venec'h deuet da bedi en he gichen, prosternet var ho zall dirag an aoter, a veljont anezan parea en eun taol.

Sant Konvoyon oe ive mignoun d'ar roue Eruspoe, mab Neumenoiou. E amzer ar roue-man oe goastet ar ger a Naonet gant an Normandet, he dad en doa roet ar ger a Naonet da eur Gall hanvet Lamber, en doa troet kein d'he roue, ar roue a Frans. An den-man oa rust evit an dud euz a Naonet, ha na ree van euz rebeichou a ree dezan sant Gohar, an eskop. Erfin kasset oe kuit gant an Naonediz. Lamber, kounaret, a c'halvaz da voasta ar ger an dud pagan-ze, meuz lavaret deoc'h na

de Nantes, lorsque tous les habitants de la ville assistaient à la grand'messe, les Normands entrèrent à l'église au moment où l'évêque disait ces paroles de la préface : *Sursum corda !* Le massacre fut affreux ; saint Gohard y périt avec ses prêtres et tous les fidèles. La ville resta longtemps après déserte ; l'herbe crut à la place de l'église et du marché, assez haute pour être fauchée. 855.

Ces Normands étaient les plus cruels ennemis des peuples chrétiens ; ils pillaient le plus souvent les paroisses des bords de la mer. Un cri d'épouvante se faisait entendre le long des côtes lorsqu'on apercevait au loin les voiles blanches de leurs vaisseaux comme une troupe de goélands sur la mer. Le pauvre comme le riche fuyait devant eux ; on conduisait au loin les bestiaux, on cachait le blé dans des cavernes, dans des grottes, des souterrains. Jamais on ne tentait de leur résister, à moins que le comte de Léon, celui de Cornouailles ou le roi de Bretagne lui-même ne vinssent au secours des habitants : presque toujours alors les Bretons étaient vainqueurs.

glaskent nemet laeronci ha lazeres. Eun devez-ta, pa oa pardon Naonet, ha pa oa tud ker en iliz en offeren, an Normandet a zouarjaz e ker, hag o tont en iliz pa lavare an eskop ar c'homzou latin : *Sursum corda !* e lazont eno an oll gristenien, ar veleien hag an eskop sant Gohar. Ar ger a choumaz dilezet ker pell ma greskaz ar geot en iliz goastet hag er marc'had da falc'hat. 855.

An Normandet-ze a oa goassa enebourien ar bobliou christen. Ar parreziou tost d'ar mor a oa ar c'henta goastet ganto. Pa vije guelet euz a bell lien ho listri, ken niveruz evel diouaskel ar guelini, laosket a vije eur iouaden a spount var lez ar moriou. An dud paour, ar re benvidik a dec'he dirazo. Lod a gasse ho loenet hag ho ed e toullou doun er c'herreg evit ho c'huza ; ar re all a guze ho arc'hant hag ho aour, rag na choument ket da c'hortoz an enemiet na da glask ar gombat ; nemet e teufe ar roue a Vreiz he unan, ar c'hondt a Leon pe hini Kerne, d'ho sikour. Neuze peurliessa ar Vretonet a c'houneze.

Mais la Bretagne avait aussi à souffrir de la part de ses propres enfants. Salaün, cousin germain du roi Erispoé, était dévoré du désir de s'emparer de la couronne ; il en vint à tuer son cousin, lorsqu'il était en prières au pied des autels, en l'église de Porhoët. 857. Le Porhoët était la partie de la Bretagne appelée Poutrecoët, qui contenait la forêt de Brocéliande ou Brécilien. Après un tel crimo, ne semble-t-il pas que Salaün fût un des plus mauvais hommes de son temps ? Ce n'était pas ainsi, cependant. Salaün avait obtenu le trône par la mort de son roi, mais il n'avait pas trouvé la paix. Saint Convoyon lui prédit, de la part de Dieu, qu'il finirait sa vie comme son cousin. Salaün fit une rude pénitence pour fléchir le courroux du ciel ; il mit tous ses efforts à rendre heureux ses peuples. Dans la guerre contre les Normands, il seconda le roi de France d'une manière qui fit reconnaître à tous son courage et son mérite extraordinaire. Cependant, ni la victoire, ni l'éclat de cette couronne qu'il avait tant ambitionnée, ne purent adoucir la force de la douleur que lui causait le souvenir de son crime. Chaque nuit,

Ar Vreiz en doa da zoufr euz a berz he bugale he unan. Salaün, kenderv ar roue Eruspoe, a c'hoantee kement beza roue, ma zeuaz da lakaat laza he genderv pa oe e treid an aoter o pidi Doue, e iliz Porhoet. 857. Bro Porhoet, pe Poutrecoet, el lec'h ma n'em gave ar c'hoat braz Brocilian. Piou na gredje oa Salaün unan euz ar re falla euz he amzer? Ne oa ket koulskoude.

Salaün en doa gouneet an tron dre varo he roue; n'en doa ket kavet ar peoc'h en he galoun. Sant Konvoyon a zisklæriaz dezan, a berz Doue, e aichufe he vuhez en doare ma en doa he genderv aichuet he hini. Salaün a reaz pinijen kalet; ober a reaz euz he c'hallout evit renta he bobl eüruz. Ober a reaz ar brezel d'an Normandet gant ar roue a Frans, hag hen a reaz d'ar Francisien gouniz dre he skiant vraz hag he galoun. Koulskoude nag ar gurunen nag ar gloar euz ar viktoriou na helle souplat an nerz euz he c'hlac'har evit he dorfet. Bep noz, kerkent a ma zeue da gousket, guelout a ree skeud he genderv hag he

aussitôt qu'il commençait à sentir les douceurs du sommeil, il lui semblait voir le cadavre ensanglanté de son cousin et de son roi, l'appelant au jugement de Dieu. Alors il commença à désirer de quitter le monde et d'abandonner cette couronne qui pesait sur sa tête : le Seigneur ne lui en laissa pas le temps. Ce n'est pas une loi que l'on puisse violer impunément, que celle qui défend de tuer son prochain ou de lui prendre ses biens. Notre Seigneur a dit que celui qui frappe par l'épée périra par l'épée.

Salaün ne tarda pas à s'apercevoir que son châtiment approchait. Pasquiten, son beau-fils, et Gurvand, mari de la fille d'Erispoé, s'étaient uni pour lui enlever la couronne et la vie. Et ne voit-on pas souvent les mêmes intrigues entre les habitants des campagnes, pour en venir à déplacer une borne et l'avancer un peu sur la terre de son voisin? Le pauvre cultivateur se damne pour usurper un sillon de terre, comme les princes pour usurper une couronne ! Salaün n'essaya pas de fuir une mort qui lui semblait être comme un moyen de réparation envers la justice de Dieu. Il offrit sa vie à son divin Maître, et après s'être

roue goloet a voad hag a c'houli o c'her-vel varnezan barnou Doue. Neuze a gemeraz c'hoant da guitaat ar bed, da zilezel ar gurunen-ze, a boeze kement var he ben. An Aotrou Doue na roaz ket dezan amzer d'he ober. Neket eul lezen a hell beza torret an hini a vir na vezo lazet an nessa ha kemeret he vadou. Hor Salver en deuz lavaret : nep a sko gant ar c'hleze a vo skoet ganti.

Salaün na zaleaz ket da c'houzout oa deuet evitan pred ar maro. Paskiten, he vab kaer, ha Gurvand, pried merc'h Eruspoe, oa en em unanet evit lammout digantan ar gurunen hag ar vuhez. Ha na ve ket guelet meur a veich tost a gement-all etre tud divar ar meaz evit diblass an hirchier? An den paour a glask kemer divar goust ar re all eun ero douar, evel ar rouaned eur gurunen ! Salaün na glaskaz ket tec'hout rag eur maro,a oa evitan eur punition abers Doue. Kinnig a reaz he vuhez d'he vestr divin ; ha goude beza koveset ha kemeret korf sakr hor Zalver, choum a reaz er beden e treid an aoter, o c'hedal taol ar maro ;

confessé et avoir reçu le sacré Corps du Sauveur, il resta en prières au pied de l'autel attendant le coup de la mort, heureux de prouver ainsi combien était véritable la douleur qu'il éprouvait de son crime. 874.

Demandons à Dieu de faire une sincère pénitence de nos péchés.

Du temps que Salaün était roi de Bretagne, le comte de Cornouailles, Grallon Plonéor, se retira du monde et se fit religieux, c'est le troisième comte de Cornouailles du nom de Gradlon. Grallon Flain, ou Grallon II, vivait, dit-on, en 814.

---

## DIXIÈME VEILLÉE

---

Qu'il soit glorifié, le renard, d'âge en âge! Qu'on garde la mémoire du chant, mais que l'on plaigne le chanteur!

Les gens sans foi ne peuvent rester longtemps amis. En effet, Pasquiten, comte de Léon, fit la guerre à Gurvand, comte de Goëlo et de Tréguier, voulant avoir le pouvoir à lui seul. Ni l'un ni l'autre n'eut le titre de roi; Gurvand prit le titre de comte de Vannes et Pasquiten celui de comte de Rennes. Pasquiten avait oublié à qui il s'attaquait; car du temps que Salaün était

eürus da ziskuez dre ar maro-ze peger guir oa ar c'heuz euz he voal ober. 874.

Goulennomp digant Doue ar c'hras da ober pinijen evit hor pec'hejou.

En amzer ar roue Salaün, ar c'hondt Kerne Grallon Ploneor en em dennaz euz ar bed hag en em rentaz manac'h. Tri kondt Kerne zo bet hanvet Grallon : ar roue Grallon-Meur, Grallon Flam, a veve e 814, hag heman, en em c'hret relijiuz.

---

## DEGVET NOSVEZ

---

**Beet meulet al louarn a amzer da amzer !**
**Beet koun euz ar ganaouen, beet klem ous ar c'haner !**

An dud difeiz na hellont ket choum pell unanet. Paskiten, kondt a Leon, a reaz-ta brezel da Vurvand, kondt Goelo ha Landreger, evit kaout ar rouantelez en he fez. Nikun anezo ne oa roue ; Gurvand a gemeraz an hano a gondt Guenet, ha Paskiten hano a gondt Roazon, ankounec'heet en doa euz piou a glaske trouz ; rag en amzer ma oa c'hoaz Salaün roue a Vreiz, er mare

encore roi de Bretagne et qu'il combattait les Normands avec le roi de France, comme nous l'avons déjà dit, Gurvand, voyant ce dernier tout effrayé, lui offrit de les combattre avec les seuls Bretons. Hastings, un des chefs normands, ayant entendu cela, demanda que Gurvand accomplît sa bravade. Aussitôt celui-ci se rendit sur le champ de bataille avec 200 Bretons; ils y restèrent cinq jours entiers sans que les Normands osassent accepter le défi. Au sixième jour, Hastings demanda que Gurvand vînt seul défier l'armée entière : il le fit sans hésiter. Hastings lui fit dire qu'il ne voudrait jamais la mort d'un brave tel que lui. Ainsi donc, quand le prince Pasquiten vint avec trente mille hommes combattre Gurvand, près de Rennes, celui-ci le vainquit avec mille hommes seulement, un contre trente. Pasquiten dut se tenir tranquille. Mais ayant appris que Gurvand était malade, il s'imagina que le renard pouvait prendre sa revanche sur le lion mourant. Cependant, il ne se fia pas à une petite armée : il appela à son secours les Normands. Lorsque Gurvand apprit que les cruels ennemis de

ma oa eet da sikour ar Francisien enep an Normandet, Gurvand oa eet gantan hag o velout en doa roue Frans kemeret aoun dirag ar bobl barbar-ze, a lavaras dezan e teuje a ben euz an Normandet gant he Vretoned hebken. Hastings, unan euz ar re genta euz an Normandet, o veza klevet kement-ze, a c'houlennaz ma raje Gurvand hervez he gomzou a fouge. Gurvand a zeuaz deoc'h-tu var an dachen gant daou c'hant Breton. Choum a rejont eno pemp devez hep na grede an Normandet tostaat outan. Da ben ar c'huec'hved devez oe goulennet ma zeuje Gurvand he unan var an dachen enep an Normandet oll. Dont a reaz heb aoun ebet. Hastings, souezet, a lakaaz lavarout dezan : Ne c'houlennin morse guelet laza eun den ker kalounek ha c'hui. Pa zeuaz-ta, evel meuz lavaret kent, ar c'hondt Paskiten gant tregont mil den, Gurvand ho filaz gant mil den hebken, unan enep tregont, e kichen Roazon. Paskiten oa oblijet da joum e peoc'h. Neubeut goude, o veza klevet a oa Gurvand klan braz, e zonjaz a helje

la Bretagne approchaient, il voulut aller au-devant d'eux ; quoiqu'il fût près de mourir, il se fit porter au combat : on l'étendit sur une couette que l'on portait sur une civière ; il resta vivant pendant toute l'affaire. Mais quand il entendit le cri de victoire de ses gens, il ferma les yeux et mourut : sa tâche était finie. Bien des gens versèrent des larmes sur la mort de l'homme le plus courageux qui ait existé, en 877.

Après la mort de Gurvand, les Normands ravagèrent la Bretagne plus que jamais.

Jézéquel ou Judicaël, fils de Gurvand, ou Wurfand, disputa la Bretagne à son oncle Alain qui s'intitulait comte de Bro-Erech. Le danger commun les réunit cependant contre les Normands, pas assez tôt pour sauver le fils de Gurvand qui périt à Traut, battu par eux. Mais le fils d'Erispoé, le frère de Pasquiten et le beau-frère de Gurvand, Alain, remporta sur les Normands la victoire de Questembert, en 890 ou 894. J'ai vu moi-même dans le cimetière de Questembert, l'antique colonne élevée en mémoire de cette victoire qui fit donner à Alain le nom de Grand ou de

al louarn dont a ben euz al leon var poent da vervel. Koulskoude Paskiten na gredaz ket dont gant neubeut a zoudardet, hag e c'halvaz d'he zikour an Normandet. Gurvand, en despet d'he glenvet, a fellaz dont da gombati a enep enebourien kriz ar Vretoned. Daoust ma n'em gave tost da vervel, a fellaz dezan mont var an dachen. Astennet oe var eur c'holc'het en eur c'hravaz, ha douget oe evel-ze e-touez ar Vretoned. Choum a reaz beo epad an emgann. Pa glevaz iouaden ar viktor euz he zoudardet, serri a reaz he zaoulagad, ha mervel a reaz. Meur a hini a skuillaz daelou var maro an den a vrassa kaloun a zo bet hag a vezo, e 877.

Jezekel, pe Judikael, mab Gurvand, pe Wurfand, a reaz ar brezel da Alan, he yountr, kondt ar Vro-Erech. Koulskoude, red oe dezo en em unani ho daou a enep an Normandet. Jezekel oe lazet ganto en eun emgann e Traut. Mab Erispoe ha breur Paskiten, breur kaer Gurvand, da lavaret eo Alan, a c'hounezaz eur viktor vraz var an Nor-

plus que Grand *Re-Braz*, et à la suite de laquelle il fut reconnu duc de Bretagne. Ami de la religion, il fit des fondations pieuses et de grands dons à l'abbaye de Redon, très chère au cœur des descendants de Nominoé. Son fils Erech, ou Gueroc'h, étant tombé gravement malade à Alair, fut instamment recommandé par le duc Alain aux prières des religieux et la foi du prince fut récompensée par la parfaite guérison de son fils. Déjà plusieurs malades avaient été guéris en se faisant porter dans l'église du monastère de Saint-Sauveur de Redon. Aussitôt que le fils d'Alain-le-Grand se trouva en danger, Alain fit transporter son fils dans l'église de Saint-Sauveur; le prince était si mal, qu'il y avait humainement tout à craindre, mais les prières des moines, humblement prosternés sur le pavé du sanctuaire, furent exaucées. Une sueur abondante couvrit tous les membres du jeune malade, et bientôt il passa plein de santé des bras de l'abbé dans ceux de son père, plein de joie et de reconnaissance. Je ne finirais pas si je voulais vous parler de tous les miracles opérés dans cette église de Saint-Sauveur de

mandet, e Kestember, er bloaz 890 pe 94. Guelet em euz va unan, er vered Kestember, ar peulven koz savet en enor d'ar viktor-ze, ha neuze Alan voa hanvet *Re-Braz*, hag anavezet evit duk an oll Vreiz. Eur prins mad a oa, hag a roaz ar peoc'h d'ar vro. Karout a ree ar relijion, savet en deuz kouenchou ha roet en deuz kalz d'ar gouent Redon, karet meurbet gant bugale Nominoe. He vab Erech, pe Gueroc'h, o veza klan fall er ger a Alair, an dug a gassaz kelou d'ar venec'h Redon, ha dre ho fedennou mad ha feiz an dug, ar prins yaouank en em gavaz pare. Kalz tud klanv oa bet pareet dija, en eur lakaat ho digass en iliz Sant-Salver Redon. Deoc'h-tu ma oe guelet e oa mab Alan-ar-Braz toc'hor, he dad a c'hourc'hemenaz he zougen d'an iliz; ar prins oa ker fall ma oe neubeut da c'hortoz evintan ar pare; mæz pedennou ar venec'h astennet a stok ho c'horfou, var vein an iliz, oe selaouet gant Doue. Eur c'huezen estranch a c'holoaz oll memprou an den yaouank, hag a redaz euz

Redon. Vous n'aurez pas de peine à les croire, vous qui avez le bonheur d'être contemporains des guérisons miraculeuses de Lourdes. Malgré ces nombreux miracles, et la vénération qu'inspirait la sainte vie des moines de Redon, ils eurent beaucoup à souffrir des persécutions du dehors. Cependant, leur plus terrible ennemi, Illoc, seigneur de Coatilloc, frappé d'une de ces guérisons si fréquentes, dans l'église de Redon dont il avait été l'heureux témoin, se convertit et devint l'ami des moines qu'il avait jusque-là tant persécutés. Alain-le-Grand mourut en 907.

Aucun de ses enfants ne lui ressembla. Ce fut alors que, chose incroyable, le roi de France offrit aux Normands la Bretagne, afin de se débarrasser lui-même de ces dangereux pirates. Les comtes de Cornouailles et de Poher essayèrent une inutile résistance, ils furent écrasés. Le comte de Léon seul, Even-le-Grand, défendit le Léonais avec succès. (Dans les commencements de l'histoire de Bretagne il est sans cesse question des comtes de Cornouailles et Léon, des comtes de Vannes, de Goëlo, de Poher, de Nantes, de Rennes, de Porhoët. Peu



divrec'h an abbat etre divrec'h he dad leun a joa hag a anaoudegez vad. N'elfen ket aichui hirio ma talc'hfeñ da gomz deoc'h diouz an oll viraklou gret gant an Aotrou Doue en iliz Sant-Salver Redon. Ne viot ket souezet da glevout kement a vurzudou, c'hui o peuz guelet gant o taoulagat oc'h unan pareou burzuduz great e Lourd gant ar Verc'hez benniget. Illoc goude beza iskinet relijiuset Redon, en em gonvertissaz hag a zeuaz mignon dezo ; o veza n'em gavet en iliz pa oa pareet eur c'hlanvour en eun taol, dre bedennou ar venec'h santel. Mervel a reaz an duk Alan-ar-Bras e 907.

Nikun euz he vugale ne oe henvel outan. Neuze, tra dioez da gridi, ar roue a Frans a ginnigaz d'an Normanet ar Vreiz da voasta ha da zerc'hel ganto, rag c'hoant en doa d'en em zizober anezo. Kondt Kerne ha kondt Poher a fellaz dezo brezellekaat diouz an Normanet, hogen trec'het e oant. Ne chomaz en he za a enep an Normanet e Breiz, nemet Even-ar-Braz, kondt a Leon. (Er pen

à peu tous ces comtés furent réunis en la personne des ducs. Les comtes de Rennes furent ducs de Bretagne, depuis Conan-le-Tort jusqu'à Conan, fils d'Alain V).

Les comtes de Rennes donnèrent à leurs cadets ou juveigneurs, ou puînés, le comté de Penthièvre dont les juveigneurs furent appelés d'Avaugour. Les comtes de Cornouailles furent à leur tour ducs de Bretagne en la personne d'Hoël V, fils d'Alain Cagnart, jusqu'à Conan-le-Petit (un des comtes de Cornouailles qui vivait environ 1003, se nommait Budic Kastellin, parce qu'il avait bâti la ville de Châteaulin) ; un démembrement de la Cornouailles formait le comté de Poher réuni à la couronne ducale en la personne d'Alain Barbe-Torte, comte de Bro-Erech, ou Vannes, de Nantes et de Poher. Le comté de Poher comprenait le pays de Carhaix. Alain, fils d'Eudon, comte de Porhoët, nommé Alain de Rohan, mourut en 1128 ; un de ses descendants épousa en 1263, Isabeau de Léon, héritière dudit comté. Les cadets des comtes de Nantes furent seigneurs de Retz et de la Roche-Bernard. Le seigneur de

kenta euz a istor ar Vreiz e ve komzet aliez euz kondtet Kerne, Leon, Goelo, Bro-Erech pe Guenet, Poher, Roazon, Porhoet ha Naonet. D'ar mare-man euz an istor, ar Vreiz a vo oll dindan an dug. Rag tri kondt Roazon a teu da veza dug ; re Gerne goude, hag Alan-ar-Barveg, dug a Vreiz, oa ive kondt a Venet, a Boher hag a Naonet.) Kondtet Roazon o doa roet d'ho breur iaouanka an douar Penthievr, lodet e daou, an eil mab oa galvet Avaugour. (Unan euz ar brinset Kerne oe Budik Kastellin, hanvet evelze abalamour m'en deuz savet ar ger Kastellin, var dro 1003.) Eul loden euz a Gerne, bro Keraez, oe galvet Poher ; Alan-ar-Barveg he stagaz euz ar rouantelez. Alan, mab Eudon Porhoet, galvet Alan Rohan, a varvaz er bloaz 1128 ; unan euz he voen a zemezaz da Isabel a Leon e 1263. Ar re iaouanka euz kondtet Naonet oant galvet da c'houarn Raiz hag ar Roc'h-Bernard. An hini a gommande er ger a Dol a roaz d'he vreur iaouanka ar ger a Gombour. (Evel-ze a gemere an dud a galite huel ho hanoiou).

Dol eut pour cadet celui de Combourg. (C'est ainsi que les gens de qualité prenaient leurs noms.)

— J'ai entendu dire qu'il ne faut pas aimer les nobles, dit l'écolier de Ker-Anna, qu'ils sont la cause de tous les maux de notre pays ?

— Il ne faut pas croire tout ce que l'on entend dire, mon enfant, dit Jean l'aveugle, en soupirant. Il vaut mieux réfléchir et chercher la vérité avant de croire. Dans ma jeunesse, quand j'avais les yeux bien ouverts, j'ai vu bien des nobles, et parmi eux j'ai trouvé de braves gens. J'ai admiré les manoirs et les châteaux sans jamais avoir désiré les posséder. Mon cœur est resté pur de toute envie, de sorte que j'ai pu en juger avec loyauté.

Voici, mon enfant, ce que j'ai compris et ce que je vais essayer de te faire comprendre. La noblesse est quelque chose d'excellent le mot le dit : Noble veut dire au-dessus des autres par le cœur, la bravoure, la capacité, le patriotisme, enfin par toutes les vertus. Dans tous les temps, il y a eu des nobles.

— Dans notre village, dit un jeune homme des environs de Ker-Anna, il y

Klevet em euz lavaret : arabad eo karout an noblans ; hi emezo, a zo penabek euz goaleuriou ar vro, eme skolaër Ker-Anna. — Arabat eo kridi kement a glever, va mab, eme Ian an dall, en eur huanadi ; guelloc'h eo sonjal, ha klask ar virionez araok kredi. Em iaouankiz p'am boa daoulagad digor mad, em euz guelet kalz tud chentil (euz an hano-ze e velit int tud vad, rag an dud fall n'int ket chentil). Etouez an noblans ez euz tud vad, ha tud fall ; an darnvuia tud vad. M'em euz bet plijadur o sellet euz ar maneriou hag ar c'hastelliou kaër, morse n'em euz bet c'hoant d'ho c'haout d'in va-unan. Va c'halon n'en deuz bet morse goarizi. Cetu petra zo deuet e va speret, ha mont a ran del lavarout deoc'h : an noblans a zo eun dra dijuz ; an hano el lavar, beza nobl eo beza ar guella dre ar galon, ar garantez evit ar vro. An den guella er verluziou. E peb amzer ez euz bet tud evel-ze. — En hon ker, eme eun den iaouank divardro Ker-Anna, ez euz eur famill hag a zo enoret gant an oll, pa gomz an tad, selaouet e ve he gomzou

var dro. Skuiz o c'hedal, ar persoun intru a lezaz an offeren a gostez, mont a reaz d'an ty-kear evit lakaat var baper oa hen guir bersoun Plougerne. Ker goullo oa an ty-kear evel an iliz; ne oe eur pen kristen ennan. Ar zul goude e tigouezaz e Plougerne pevar c'hant soudard, gant eur ganol vraz. Tud Plougerne na reaz muioc'h a van. An oll en em gleve mad er barrez-ze. Ar pez a zo bet kaoz m'az euz bet kement a drubuil e kals a barreziou, eo ma kavet eno tud hag a iea a du gant an dispac'herien; tud hag a felle dezho en em binvidikaat divar goust an nesa, ha divar goust an ilizou, pe en em venji dre gassoni ha dre zisprij a enep ar religion. E Plougerne, a drugare Doue, ne oe kavet den ebet evelze. Paour ha pinvidik eno en em glevet oll, hag en em garent er guel a Zoue. Dre gement-man e velit e oa feiz, ha feiz doun ha stard e kalon Plougerneiz. An oll a jome sioul e Plougerne, abalamour ma c'houient oa kuzet mad ho beleyen en ho zouez, ha ma chomchent ganto keit ha ma viche ezom. Meur a vennek a goustaz da Blougerneiz bevans ha lojeiz ar zoudardet; mœz derc'hel a rejont ganto ho beleyen mad.

furent unanimes dans leur résistance. Malheureusement dans bien des paroisses, à côté des bons chrétiens et des gens de bien, il se trouve des malheureux qui attendent l'occasion de s'enrichir aux dépens des autres ou qui veulent satisfaire leur envie et leur haine, ou même leur impiété. Cela n'avait pas lieu à Plouguerneau ; tous, pauvres et riches, y étaient bons catholiques. Ils cachaient leurs prêtres et ils savaient qu'il n'y aurait pas eu un traître pour les dénoncer. Voilà pourquoi ils ne s'émurent point des menaces qu'on leur fit et pourquoi aussi les menaces n'eurent pas de suite, c'est qu'ils étaient tous énergiquement pour le bien.

Cependant les soldats et le curé intrus restèrent à Plouguerneau quatre mois entiers. Tous les dimanches, Le Gall sonnait inutilement sa cloche pour annoncer à tous qu'il allait dire la messe. Personne n'était sensible à son appel. Enfin, ennuyé de n'avoir rien à faire, pas même un enterrement, pas même un baptême, sachant bien que les anciens prêtres continuaient leur ministère parmi ces braves chrétiens, il partit un beau matin et fut bientôt suivi de

Abalamour d'ar pez a lavaran deoc'h, den-ta na finvaz e parrez Plougerne. Evelato ar zoudardet hag ho fersoun intru Le Gall, kure Plounevez, a jomaz eno pevar miz pen da ben. Bep sul ha bemdez zoken er penn kenta, ar persoun intru a zone he gloc'h evit kemen d'an oll edo o vont da lavaret he offeren. Den na deue var he dro, na da zul na da bemdez. Skuiz o velet e varve tud, ho lakeat d'an douar, hag e c'hane bugale hep ma teue den d'her c'hlask, enouet o lavaret he offeren heb den oc'h er selaoui, ar persoun intru a ieaz kuit eur vintinvez. Tri dervez goude, ar soudarded a ieaz ive en ho hent; ha den goude-ze ne deuaz da ober nec'h da baotred Plougerne.

Er miz genver 1791, eur bœlek euz a Vonkontour, an aotrou Klec'h, oa goal gasset gant eur vanden tud iaouank, her goloaz a fank hag a lagen ; goude-ze oa taolet ganto var an douar ha brevet eno a daoliou treid, rak refus a ree atao ober ar sormant schismatik. Ar bœlek santel-zo a varvaz uneg devez goude, heb ober klem ebet, na diskulia he vourrevien. Ar bœlek-ze oe an hini kenta merzeriet e Breiz evit ar feiz.

la force armée, dont fut désormais délivrée la très fidèle paroisse de Plouguerneau.

Au mois de janvier 1791, un prêtre de Moncontour, M. Clec'h, fut attaqué par une bande de jeunes gens qui le couvrirent de boue et le foulèrent même aux pieds; car il persistait à refuser le serment schismatique. Ce saint prêtre mourut onze jours après, sans prononcer aucune plainte ni découvrir quels avaient été ses bourreaux, qu'il connaissait bien cependant. Ce bon prêtre fut le premier martyr immolé en Bretagne pour la foi.

Les massacres avaient lieu sur tous les points. Du côté de Lamballe, les pères Meslé et Pascal et plusieurs autres moines de l'abbaye de Saint-Aubin furent fusillés dans leurs lits par une bande de jeunes gens de cette ville, qui brisa les meubles, enleva les vases sacrés et les ornements.

Cette abbaye avait été fondée par Olivier, comte de Penthièvre. Dans ce lieu, comme dans tous les couvents, le pauvre pécheur y venait soulager sa conscience et recevoir, avec l'absolution de ses péchés, la paix du cœur. Le pauvre ve-

E tu Lamball, an tadou Mesle ha Paskal, ha kals a venec'h all euz abaty Sant-Aubin, a oa fuzillet en ho gueliou gant eur vanden dud iaouank euz a ger, a dorraz an traou en ty, hag a gemeraz al listri sakr, ar guiskamanchou aoter.

An abaty-ze oa bet savet gant Olier kondt Penthièvre; eno evel en oll gouenchou ar pec'her paour a zeue da soulaji beac'h he goustians ha receo gant an absolven peoc'h d'he galon. Aluzennou braz vije roët d'ar beaurien hag an draze a rea da gridi d'ar republikanet e kavchent aour er gouent. Digouez a rejont-ta d'an abaty var dro hanter-noz. Mœstr ar soudardet a reaz tro ar gouent hag en or tont en dro a lavaraz dezho : neuz den var dro el leandi,na den all pelloc'h. Brevet oe an doriou, hag ar venec'h hanter-dihunet, oant lazet en ho gueleou memez, a daoliou fuzil. Pegen euzuz oa lazerez an oll tud santel-ze, heb difen ebet ! Lod oe bruzunet dezo ho empenn, a daoliou fuzil, lod kouezet euz ho guele, toullet ho c'horf gant ar boulejou a ruille en ho goad. Lazet oe kement manac'h oa el leandi nemet eur manac'h iaouank a lavarer. Eur paourkez manac'h e kreiz he vrud oe kavet c'hoas beo en

nait y chercher de larges aumônes ; mais les républicains s'imaginèrent y trouver de l'or. Ils arrivèrent donc à l'abbaye vers minuit ; le chef de la bande révolutionnaire en fit le tour et annonça avec satisfaction à ses soldats que tous les moines dormaient et n'étaient pas sur leur garde. On força les portes, et les moines, couchés en joue, à peine éveillés, sont accablés de coups de fusil. Quel horrible spectacle que ce massacre d'hommes sans défense ! l'un le crâne brisé à coups de crosse de fusil, l'autre étendu dans une mare de son propre sang, d'autres criblés de balles ; enfin, tous furent massacrés, tous, hors, dit-on, un jeune moine, qui parvint à se cacher. Un jeune gars, parmi les soldats républicains, apercevant un moine qui avait les deux jambes brisées, mais qui n'était pas encore mort, le perça d'un coup de baïonnette, avec une telle cruauté et une telle fureur, qu'il attacha le cadavre du martyr à la cloison. Il fallait bien que ces scélérats se vengeassent ; ils n'avaient trouvé ni or ni argent dans le couvent. Mais cela n'empêchera pas de soulever les populations contre les religieux en

eul leac'h euz an ty ; ne doa ket allet
mont da guzet, rag torret oa he ziou
c'har ; eur paotrik iaouank hen treuzaz
gant eun taol baïonettez ken doun ha
ken didruez ma her stagaz ouz an nor...
Poënt oa d'ar republikanet en em venji,
rag n'ho doa kavet nag aour nag ar-
c'hant er gouent ; hag evit kaout kement-
se o doa grœt kement a dorfejou ! keme-
rout a rejont koulskoude ar vesseliou
sakr. An dra-ze na viro ket ma lavaro
atao an dud sod, hag an dud fall ez euz
pinvidigez er gouenchou, hag ar pobl
a gredo. Ar manac'h iaouank-flamm
savetet, a jome er pen pella euz an abaty,
lammout a reaz euz an ty hag en em gu-
zaz er c'hoat. Lavaret a rer a jome he
unan en abaty hag en eun nosvez bar-
arne, a zigemeraz unan euz ar re ho doa
lazet menec'h Sant-Aubin gueich-all,
hag a glaske neuze disklao : ar manac'h
a anavezaz mad montr an Tad Abbat e
daouarn ar muntrer-ze deuet da veza koz.
N'oa ken horolaj er gouent nemet ar
montr-ze ha peb manac'h a renke mont
da zellet outan da c'houzout an heur
N'oa ket-ta diez dezan en anaout.

Al leanezet karget euz an hospitaliou
ha da gemerout sourci euz an dud klan

parlant des richesses des couvents. On dit que le jeune moine qui avait pu se sauver, en se cachant dans les bois, abrita dans une nuit d'orage un des citoyens assassins qui avaient pillé l'abbaye et qu'il reconnut entre les mains de ce scélérat la montre du révérend père abbé volée par l'assassin.

Dans les premiers moments de cette terrible révolution, les religieuses hospitalières, et qui s'adonnent principalement aux œuvres de charité, purent croire qu'elles avaient trouvé grâce devant les révolutionnaires ; mais enfin la rage des méchants les atteignit aussi. A Saint-Herblon, dans le diocèse de Nantes, les religieuses furent emprisonnées dans leur propre maison ; elles appartenaient à la Congrégation des Filles du Saint-Esprit. Peu de temps après, la supérieure Catherine Juhel et sa compagne sœur Marthe furent mises en liberté, car on eut besoin d'elles pour soigner les blessés après le combat de Saint-Florent et le cruel passage de la Loire.

(1) « Attendu qu'au mépris des lois, dit

(1) Tiré de l'histoire de la Congrégation des Filles du St-Esprit par M. l'abbé Le Mercier, recteur de Pordic (Côtes-du-Nord).

oa lezet e peoc'h er mare kenta euz ar revolution ; mœz erfin arraich an dud fall a gouezaz ive varnezo. E Sant-Herblon, en eskopti Naonet, oa lakeet e prison en ho guent ar *Sœurezet guen*, galvet e gallek *Filles du Saint-Esprit* ; mœz eun neubeut goude, sœur Katherine Juhel ha sœur Martha oa klasket evit dont da bansi an dud gouliet en emgann Sant-Florent, etre paotret ar Vendee hag ar republikanet.

Cetu ar pez a skrivaz republikanet Sant-Briek divar ben ar Sœurezet guen an 2 a viz guenver 1793 :

« Ret eo kass kuit euz ho zy merc'het
» Plerin, rag dougen a reont eur guis-
» kamant difennet gant lezennou ar Re-
» publik, kemer a reont hano merc'het
» ar Speret-Santel, hag a reont d'an
» dud divar ar meaz kuzuliou na hellomp
» ket lezel da rei. Evel-ze da ben tri
» devez ar broculor a rank goloï kouent
» Plerin a zo vammen ar Sœuret-ze, ha
» peb sœurez a renko mont en dro
» etouez he zud. »

Ar citoian Raffray oa karget da ober

» un arrêté du Directoire de St-Brieuc,
» ces filles (les filles du Saint-Esprit)
» continuent à porter un costume
» prohibé, que, répandues dans les
» campagnes, elles y propagent les
» préjugés les plus dangereux (*sic*) et
» que la maison de Plérin est la pépi-
» nière des communautés du même
» ordre. » L'arrêté ordonne en outre :
« que, dans les trois jours de la notifi-
» cation et à la diligence des procu-
» reurs syndics du district, les commu-
» nautés dudit ordre soient vidées, et
» chaque sœur tenue de retourner dans
» sa famille. »

Le citoyen Raffray fut chargé d'exécuter ledit arrêté du 2 janvier 1793 dans le district de Saint-Brieuc. Les bonnes religieuses de Plérin étaient profondément attristées et alarmées de ces menaces. Néanmoins, elles demeuraient bravement au poste, attendant les événements. Laissons parler les traditions des Sœurs elles-mêmes.

Un soir, vers la nuit tombante, la sœur portière entend sonner vivement; elle entr'ouvre avec discrétion le treillis en usage aux portes des couvents et répète sa formule ordinaire : *Benedicamus Domino!* Mais le personnage qui frap-

[redacted]



ar gevridi fall-ze. Leanezet vad Plerin o doa klevet ar vrud-ze, glac'haret ha nec'het braz e oant. Koulskoude chom a reent en ho gouent da c'hortoz.

Ar re oa neuze er gouent o deuz kontet ar pez oa c'hoarvezet ganto. Eun abardaëz, var dro an noz, klevet oe son ar c'hloc'h hijet goal krenv ; digoret oe ar pronestr bihan zo kreiz dor ar c'houenchou : *Benedicamus Domino*, eme ar sœurez. Ne oa ket respontet dezi : *Deo gratias*, mœs eun den a lavaraz a vouez izel da sœur Elisabeth : neubeut a gaoz, ha bezit var evez ! hag ez eaz kuit buhan. Teir gueich deoc'h-tu a erruaz kementze. Martreze aberz eun den hag e ouie sonjou ar republikanet-all falloc'h evintan. Dont a reaz d'ar sœurezet ar mare da heulia ar c'huzul mad-ze. An iliz parrez oa sarret pell a oa, merc'het ar Speret-Santel o doa c'hoaz an eur-vad da gaout en ho chapell an hostiou sakr hag aveichou o doant an offeren, ar veleyen oant neuze ker goalgasset, ma na hellent mui offerennat nemet dre guz ; adori a reent sioul en ho santual-vihan Doue er Sakramant ra vezo meulet.

pait n'était sans doute pas un habitué de la maison, car il ne répondit point le traditionnel *Deo Gratias !* Sœur Elisabeth, ainsi se nommait la portière, observait attentivement l'inconnu, lorsque celui-ci, se penchant vers le treillis, dit à voix basse ces deux mots : *Silence et prudence*, puis il disparut.

L'avertissement mystérieux se renouvela trois fois de suite à la même heure. Quel était ce moniteur officieux ? Peut-être un démocrate bien intentionné pour les Sœurs et initié aux projets hostiles que l'on formait contre elles ; un de ces hommes chez qui la bonté du cœur l'emporte sur les préjugés et les haines de parti.

Quoiqu'il en soit, l'occasion se présenta bientôt de mettre en pratique le bienveillant conseil. Déjà l'église de la paroisse était fermée ; les Filles du Saint-Esprit avaient cependant encore le bonheur de conserver la propriété de leur chapelle et les saintes espèces reposaient toujours dans le tabernacle : dernière, mais grande consolation ! Il ne leur était pas donné, il est vrai, d'assister régulièrement au saint Sacrifice, car les prêtres, traqués et poursuivis, ne pouvaient plus l'offrir que rarement

Trouz braz zo klevet eun devez eharz ar gouent, sœur Elisabeth zo glac'haret o klevout ar prœpoziou-ma : Citoianez, digor deomp an or ; senti ra buhan ; anavezout a ra neuze ar republikanet. Goulen a reont ar Superiorez. Ar sœur a teu sonj dezi neuze, euz an ali en deuz bet e kuz ; goude beza lakeet an dud fallze en eur zall, redek a ra d'ar chapell, kemerout a ra vessel-sakr an hostiou ; hag a ia da lavar d'ar Superiores mont hasta-fo da gaout al republikanet ; mœz na lavar dezi ger ebet euz an tenzor zo ganti, hag e ia d'he guzat. Sœur Katel Briand, ar Superiorez, a ia da gaout ar citoianed. Deomp d'ar chapel e mainthi ; ar sœurez a ia var ho lerc'h en eur grena, aoun en deuz e rafent eur sakrilaich. An tabernakl a zo digor ! o tra souezuz ! Vessel-sakr an hostiou konsakret ne ma mui eno. Sœur Briand na voar ket e pelec'h ema. Ar republikanet en em denzont kuit. Goude-ze al leanezet a ieaz var ho daoulin gant sœur Elisabeth, evit adori a greiz kalon, Jesus er Sakramant ra vezo meulet, kuzet en eul lec'h distro euz ar gouent.

et dans le plus grand secret ; du moins elles adoraient encore dans le silence de leur petit sanctuaire le Dieu de l'Eucharistie.

Un bruit inaccoutumé se fait un jour entendre à la porte de la communauté ; la sonnette s'agite brusquement et Sœur Elisabeth entend pour réponse à son paisible et religieux salut, des mots confus, parmi lesquels elle peut distinguer cette injonction : *Ouvre, citoyenne*. Ayant obéi, elle s'aperçoit vite qu'elle est en présence des représentants du parti révolutionnaire. Ils demandent la Supérieure. La Sœur les fait entrer dans un appartement et, se rappelant soudain l'avertissement mystérieux, elle court d'abord à la chapelle, prend le ciboire contenant les saintes hosties, puis prévient la Supérieure qu'on la demande, sans lui dire toutefois le trésor précieux qu'elle tient enveloppé et qu'elle s'empresse de mettre en lieu sûr. Sœur Catherine Briand se rend au parloir ; les démagogues lui demandent l'entrée de la chapelle : elle les suit en tremblant dans la crainte d'une profanation. Le saint Tabernacle est ouvert. O surprise ! Le ciboire, objet

[redacted]



Ha moyen a vo da zerc'hel c'hoaz er gouent sakramant an aoter ? Goulennet oa kuzul euz eur bœlek kuzet tro-var-dro. Evel ma ree gueich-all ar gristenien nevez, emezan, ar Superiorez hag he leanezet a dlee komunia gant an oll hostiou-sakr. Al leanezet neuze, souezet ha leun a zoujans evit ar Sakramant, a zigemeraz an oll hostiou konsakret. Ho c'halon oe an Tabernakl hag al lec'h a repos evit an Doue-ze kasset kuit euz he ilizou gant an dud a lavare c'hoaz dezàn evel gueich-all tud Bethleem : neuz ket a lec'h evidoc'h aman. *Non erat locus* !!!...

E Kastel-Paol, ar Sœurezet guen oa prizouniet ive ; hag eun neubeut goudeze oa goulennet ar superiorez Christina Potier evit kemer sourci euz an dud klan. Hi a respontaz na zeuje morse e meaz euz ar prizoun nemet rentet e vije dezi he Sœurezet, he gouent, hag al liberte. Ret oe ober evel ma c'houlenne, rag na ouie ket ar citoianet petra d'ober euz ho zud klan.

E Kemper, sœur Marie-Claude ha sœur Eulalie o deuz rentet kals servi-

de leur convoitise, n'y est plus. Aux questions qui lui sont posées, Sœur Catherine répond ingénûment que le matin il était encore là et qu'elle ne s'explique pas le fait de sa disparition. Son accent est celui de la vérité, et les démagogues se retirent sans continuer leurs poursuites. Quelques instants après les religieuses, réunies par Sœur Elisabeth et agenouillées au pied de l'armoire secrète où reposait Jésus, remercient et adorent.

Comment préserver encore ces hosties saintes sauvées une fois comme par miracle, se demandait Catherine Briand? Un prêtre, caché dans les environs et consulté à cet effet, répondit qu'à l'exemple des premiers chrétiens, la Supérieure et ses filles devaient, par prudence, consommer les saintes espèces. Et les religieuses, saisies de respect et d'étonnement, se préparèrent à s'unir peut-être une dernière fois à leur Dieu ; leur cœur devint le tabernacle et le lieu de refuge de ce Dieu auquel les hommes disaient encore : *Non erat locus*... Il n'y a point de place pour vous ici...

A Saint-Pol-de-Léon, les Sœurs blanches (nom populaire des Filles du Saint-

[redacted]



chou mad d'an dud prizouniet er ger-ze. Guisket evel merc'het Kemper e teuent, heb beza anavezet evit leanezet, beteg ar re oa kondaonet d'ar maro evit ho c'honsoli ; hag o deuz lakeet an dud kezze da gaout ar bonheur da receo ar sakramanchou. Digass a reent d'ann oll brizounerien ar vagadurez hag an dillat o doa klasket evito. Ho memor zo binniget c'hoaz er ger-ze.

Er miz even, an eil bloavez euz ar revolution, ar roue, o velout ne oa mui mæstr var netra, goude beza guelet laza he c'hoardou, insulti ar rouanez, a glaskaz kuitaat ar rouantelez evit mont beteg he vreudeur o doa eun arme en tu all d'ar vro. Dre valheur, ar roue oe anavezet er ger hanvet Montmedy, ha dalc'het strissoch er prizoun e Paris.

Eur merzer a felle da Zoue kaout ; ne oa ket aichuet ar muntrou euz an amzer-se ; ret oa d'ar guella roue zo bet morse, skuilla he voad var ar chaffaut. Ar bersekution a zeuaz rustoc'h eget biskoaz ; ha lakeet vije er prizoun an duchentil hag ar veleyen.

Esprit) avaient aussi été emprisonnées. Quelque temps après on demanda à la supérieure Christine Potier de donner des soins aux malades de la ville que venait de frapper une épidémie. Cette religieuse répondit qu'elle ne sortirait de la prison que si on lui rendait la liberté à elle et à ses sœurs, et qu'on leur rendit leur maison. Les citoyens durent accéder à sa demande, car personne ne se présentait pour soigner les malades.

A Quimper, les sœurs Marie-Claude et Eulalie, de la même Congrégation, rendirent de grands services aux prisonniers. Vêtues comme les femmes du peuple, elles entraient dans les prisons sans être connues, et procuraient aux victimes condamnées à mort le bonheur de recevoir les sacrements. Elles portaient aux prisonniers la nourriture et les vêtements qu'elles avaient demandés pour eux aux bonnes âmes. Leur mémoire est en grande vénération dans cette ville.

Au mois de juin de la seconde année de la révolution, le roi voyant qu'il n'avait plus qu'une autorité dérisoire, après avoir vu massacrer ses gardes du corps

Er Morbihan, e kastel Pre-Klos, oa paket an aotrou La Ruee gant he dri vab, pemp mevel ha pemp paysant, ha kasset oant d'ar prizoun gant an aotrounet Daleyrak, Katelan, Lokmaria, an aotrou Kersaozon, bœlek, ha kals re all. An aotrou Sant-Luk, breur da eskop Kemper, oe prizouniet en he gastel euz ar Bot, e Kerne, gant he c'hreg, he verc'h leanez hag eur bœlek. An introun Sant-Luk a lavaraz neuze d'he bugale : Rentit graçou da Zoue, o pebez bonheur, pebez joa da soufr evit Jesus-Christ !

An aotrou Tredern hag he famill oe kasset, euz he vaner Koetigrac'h e kichen Kastellin, d'ar prizoun e Kemper, frealzet oe en he boaniou gant he verc'h Hyacintha, plac'h iaouank a c'huezek vloaz; houman a reaz an hent var droad da heul ar c'har a zouge he zad hag he mam d'ar prizoun, en eur gouraichi anezo dre he levenez hag he resination admirabl da volontez Doue. Tud iaouank euz an amzer-man, ra viro Doue e velfac'h ho tud ive chasseet euz ho zyez ha lakeet er prizoun ! Mæz ma errufe an

sous ses yeux, avoir été insulté, avoir vu sa famille en butte aux outrages, et la reine elle-même exposée à la mort ; le roi, dis-je, résolut de prendre la fuite et de rejoindre les princes ses frères qui, avec une armée, s'avançaient sur la France.

Malheureusement, il fut reconnu sur le territoire français, à Montmédy, et fait prisonnier avec toute sa famille. Il fallait à Dieu un martyr : le sang du meilleur des rois devait être versé par ses sujets, Quand le roi fut emprisonné, la condition de la noblesse et du clergé dans le royaume devint plus pénible. Ce fut alors que commença cet horrible temps qui n'a point de pareil dans l'histoire, et qui est connu sous le nom énergique de Terreur.

Dans le Morbihan, on arrêta M. de la Ruée en son château du Pré-Clos, avec ses trois fils, cinq domestiques et des paysans. MM. Daleyrac, de Catelan, de Locmaria, de Kersauzon, prêtre, et bien d'autres furent aussi emprisonnés. M. de Saint-Luc, frère de l'évêque de Quimper, fut pris au château du Bot, et conduit dans les prisons de Landerneau, avec sa femme, sa fille, religieuse, et un prêtre.

dra-ze, plijet gantan rei deoc'hu ar c'hraç da imita an dud iaouank euz amzer ar revolution o deuz bet ho zud persekutet.

Root oe urz d'ar relijiuset ha d'al leanezet da zont e meaz euz ho c'houenchou; d'ar 15 a viz genver 1793 oa lakeet ar Sœurezet guen er meaz euz ho zy principal e Plerin en despet dezo hag en despet da gonseil an ty ker. Madou an Iliz oa guerzet, hag an arc'hant dispignet gant ar muntrerien a c'houarne neuze ar Frans. Unek ha tri ugent bœlek oa lakeet er prizoun e tour Brest. Ar roue Louis XVI a reaz kement dre he bedennou (rag na helle mui kommandi) ma oa dilivret evit eun neubeut amzer ar veleyen dalc'het e kastel Brest. An aotrou La Marche, ho eskop, en doa proposet en em renta prizouner en ho flaç. E Braspartz, e Plouguen hag e Ploumoger oe kasset kuit ar veleyen touer evit kaout ar re vad. Kasset oe soudardet er parreziou-ze, mœz ne oant ket guelloc'h evit-ze.

D'ar 16 guengolo 1792, Bernard

Madame de Saint-Luc, au moment où les soldats entraient au château, dit à ses filles : Mes enfants, réjouissons-nous ; Dieu nous réserve la couronne du martyre !

M. de Trédern et sa famille furent aussi menés, de leur manoir de Koetigrac'h, à la prison de Quimper. Ils furent consolés dans leur douleur par leur jeune fille Hyacinthe, qui avait alors 16 ans, et fit la route à pied pour suivre la charrette qui conduisait ses parents en prison ; elle les encourageait par sa gaîté et sa résignation admirable à la volonté de Dieu.

Jeunes gens de ce temps-ci, Dieu vous préserve de voir vos parents chassés aussi de leur maison et conduits en prison.

Mais si cela arrivait, je prie Dieu de vous accorder la grâce d'imiter les jeunes gens du temps de la Révolution, dont les parents furent persécutés.

Bientôt on chassa les moines et les religieuses de leur couvent ; le 15 jan-janvier 1793, les Filles du Saint-Esprit furent expulsées de leur Maison-Mère de Plérin malgré une ferme protestation signée de la Supérieure et de ses assis-

iaouank euz a Vrest a zeuaz gant eur vanden soudardet e Ploudalmezeau. Ar zul a oa ; tud a villierou oa en iliz hag er vered var dro. Bernard a dreuz ar baysantet, antreal a ra en diabarz an iliz, hag en despet d'an aotrou mær Barbier gant he gouriz a dri-liou, e sklap er meaz euz an iliz daou euz an dri vœlek oa dioc'h an aoter. An drede a hellaz tec'hout. Evel-ze ar republikanet na zentent ket euz al lezennou o doa gret ho unan a nevez, ha gouriz dri-liou ar mær Barbier na hellaz ket mirout ouz an daou vœlek da veza taolet er meaz euz an iliz ha prizoniet. E Frans, ar republikanet n'ho deuz respetet morse na lezennou an dud, na lezen Doue. Lavaret a reent a gren ha gant divester ne oa ket ret mont eün gant al lezennou e kenver ar veleyen. Ar c'homzou euzuz-ze ne oant ket prœpoziou tud iaouank ha diben, mœz lavariou ar re a rene ar Republik : ho zud vrassa. Cetu ar pez a skrive divarben an dra-ze, district Brest, an 8 ebreul 1792 : « Gouzout a reomp mad pegen fall eo tenna ho liberte

[redacted]



tantes ; et les efforts de la municipalité de Plérin réclamant au nom de l'humanité souffrante. Les biens des églises furent vendus ; soixante-et-onze prêtres furent conduits au château de Brest. Le roi fit tant, cependant, par ses supplications, qu'ils furent mis en liberté. Les Les paroisses de Brasparts, de Plouguen et de Ploumoguer se révoltèrent enfin, chassèrent les prêtres constitutionnels et redemandèrent leurs anciens prêtres; les soldats ne purent en venir à bout.

Le 16 septembre 1792, Bernard jeune de Brest, arrive avec sa troupe à Ploudalmézeau, pour en arrêter les prêtres. C'était un dimanche ; plusieurs milliers d'hommes remplissaient l'église et le cimetière. Bernard perce cette foule compacte, et pénétrant dans l'église, il en arrache, malgré l'opposition du maire Barbier, revêtu de son écharpe, deux des trois prêtres qui officiaient. Le troisième parvient à lui échapper. Ainsi les républicains ne respectaient même pas l'autorité municipale qu'ils avaient établie eux-mêmes. Ils n'ont jamais respecté, en France, ni lois humaines, ni lois divines. Ils disaient bien effrontément que lorsqu'il s'agissait des prê-

d'an dud heb abek ; difennet eo kementze dre ar Gonstitution; hogen da eo deomp prizounia ar veleyen e kastel Brest evit dilivra ar bobl maleüruz euz ar veleyen hag euz ho relijiou,etc. » An dra-ze zo lavaret : ne vo ket sentet ouz al lezennou mar reont diœzamant deomp da ziskuez hor c'hassoni a enep ar relijion. District Lesneven en doa c'hoant da enebi euz ar re fall, ha skriv a ree er miz du 1791 : « Neuz ket a drouz divarben ar relijion en hor c'harter. Ar baysantet, tud a beoc'h, n'anavezont ken relijion nemet hini ho zadou koz ; ha n'ho defe doujans ebet evit ar veleyen e teufe el lec'h ho fastored kenta, etc. »

Bete neuze an ofisourien var vor oa kasi oll euz an noblanç ; evit chench an dra-ze oa kasset kuit an oll ofisourien evit lakaat re all en ho flaç. An aotrou La Jaille, denchentil iaouank, a zeuaz neuze e Brest evit kommandi eur batimant. Brestiz a gommansaz redek var e lerc'h evel loenet gouez, hag an den iaouank e vije bet massakret, ma n'en dije ar c'honseil municipal lakeet tam-

tres, il ne fallait pas suivre les lois, et ce n'étaient pas quelques jeunes gens exaltés qui parlaient ainsi, mais les directeurs de la République. Voici ce qu'écrivait à ce sujet le district de Brest, le 8 avril 1792 : « Nous ne nous sommes jamais dissimulé ce qu'avait de contraire à la liberté individuelle, garantie par la Constitution, l'état d'arrestation des prêtres au château de Brest ; mais cet état est commandé par la nécessité d'arracher les gens simples de la campagne aux poignards du fanatisme, etc. » C'est-à-dire, nous n'observerons point les lois, quand elles entraveront notre haine contre la religion. Le district de Lesneven avait essayé dans les commencements d'atténuer les mesures illégales : « Nous n'avons, écrivait-il en novembre 1791, aucune plainte de troubles religieux survenus dans notre arrondissement ; les paisibles habitants des campagnes ne reconnaissent que la religion qu'ont adoptée leurs pères, et ils reconnaîtraient difficilement pour pasteurs légitimes d'autres que leurs anciens ministres, etc. »

M. de la Jaille étant venu à Brest prendre le commandement d'un bâti-

boulina evel ma vije an tan e ker. Epad ma rede an dud d'an tan, an den iaouank a hellaz kuitaat ker hag en em zavetei.

Al leanezet o doa prometet da Zoue beva ha mervel pell euz ar bed, evel-ze na sortient ket euz ho c'houenchou; kasset oe tud fall d'ho chasseal da genta ouz a Landerne ha goude euz a Lesneven, en despet d'an dud euz ar c'herriouze. Leanezet Keraez o doa disklæriet n'ho dije ket kuitet ty ho fried Jesus-Christ, hor Salver adorabl. Tud euz a Gemper a zeuaz gant kirri evit ho c'hass d'ar prizoun. Koulskoude, abalamour d'an niver braz a beorien maget gant alusennou al leanezet, o doa aoun na vijent deuet da zifen ho madoberourezet. Re Gemper a zeuaz d'ar gouent d'ar mare ma vije lavaret an offeren genta, da lavaret eo da c'houlou-deiz. Eur c'hoar lik oa neuze e kichen an or o rei souben d'ar beorien evel ma oa ar giz bemdez. Ar soudardet a c'houlennaz kaozeal gant ar superiorez; houman, o veza deuet da gael ar

ment, la révolte des marins prit une nouvelle force ; on demanda la mort de M. de la Jaille, et l'on commença à courir sus comme aux autres massacres de cette ville. Le conseil municipal fit battre le tambour, comme pour un incendie ; et pendant que l'attention du peuple était détournée de son cruel but, il fit évader l'officier.

Ce fut le dernier effort des officiers bleus pour chasser la noblesse de la marine, où elle leur bouchait l'avancement. Ils restèrent seuls désormais pour commander ; mais ils étaient au-dessous de cette tâche, et la marine déchut de son état si prospère.

Les religieuses avaient peine à se décider à quitter leurs couvents, car elles avaient promis à Dieu d'y rester toujours. Elles furent d'abord chassées de Landerneau et de Lesneven contre le gré des habitants. Les religieuses de Carhaix avaient déclaré que, fidèles épouses de Jésus-Christ, elles n'auraient jamais quitté leur couvent. Les Quimpérois vinrent avec des charrettes pour les emmener dans les prisons de Quimper. Craignant que le grand nombre de pauvres qu'elles nourrissaient ne se fût

gouent, a c'houlennaz diganto dre gaer petra o doa ezom. « E teufac'h er meaz euz an ty ! oe respountet dezi ker rust; perak n'out ket eet kuit c'hoaz ? — Mervel a rimp aman, emezi, ma ra Doue deomp ar c'hraç-ze ; ma ner gra ket, he volontez bezet gret. » Ar soudardet a gommansaz froja ar gael ; pa gouezaz hi dindan an taoliou, al leanezet en em daolaz var an douar, var ho bisaich, hag o c'hlebia an douar gant ho daelou en em lakeont da gana ar *Miserere mei*. Truez oa ho guelet o kuitaat dre nerz ho c'houent karet, ha beza taolet var ar c'hirri ho c'hasse da Gemper.

E Sant-Egonnek, ar bœlek touer Allouet na gave ket eur paotrik er barrez kountant da respount dezan an offeren. Pa felle dezan ober procession, ne oa ket evit kaout ar baniel, miret ountan gant ar baotret iaouank euz ar barrez.

E parrez Sant-Egonnek, a lavar an aotrou Inisan, tost d'al leac'h maz eo breman ar gar, ez euz en eun draonien, pell dioc'h peb ty, eur chapel savet gant hon tud koz en enor da zantez Berc'hed.

soulevé pour les défendre, les bourgeois vinrent au couvent au moment de la messe, qui se disait à la pointe du jour.

Comme ils arrivaient à la porte, une sœur converse l'ouvrit pour distribuer la soupe aux pauvres, selon la coutume. Les soldats demandèrent la supérieure, qui, étant venue aussitôt, leur demanda avec douceur ce qu'ils désiraient. « Que vous quittiez cette maison, lui fut-il répondu. Pourquoi ne l'avez-vous pas déjà quittée, comme on vous l'avait ordonné ? — Si Dieu m'en donne la grâce, répondit-elle avec fermeté, je mourrai ici ; s'il ne le veut pas, que sa sainte volonté s'accomplisse. » Les soldats commencèrent alors à détruire la grille. Au moment où la porte tombait sous les coups des soldats, les religieuses, prosternées la face contre terre, disaient le *Miserere mei* à la chapelle. Il fallut les en arracher pour les jeter tout en pleurs sur les charrettes qui les conduisirent à la prison.

A Saint-Egonnec, le prêtre assermenté Allouet ne trouvait pas un enfant qui voulût lui répondre la messe. Il ne pouvait avoir, pour les processions, la bannière de la paroisse, que gardaient

Evel ma na helle mui ar gristenien vad mont da iliz ho farrez evit pedi Doue, sonjal a reaz dezo e c'hellent beza dinec'h en eur chapel distro evel houman, pell diouz ar vorc'h. Eun nozvez, lun ar Rogasionou 1791, tud Sant-Egonnec, Guimiliau, Guiklan, Lampaol, etc. en em glevchont evit mont da bidi Doue er japel-ze. Ar brud a ieaz beteg Montroulez, kabiten ar zoudardet a lavaraz dezo : Gouzout a ran da bed heur e tle on em gaout koueriaded ar barreziou-ze e santez Berc'het. Ha c'hoant o peuz e teskfemp d'ar goueriaded sotse ober ar Rogasionou. Kemer a reaz gantan 200 euz he goassa soudardet, hag ho lakeaz da c'hourvezat e mesk al lann, var ar c'hleuniou euz an hent a dlie treuzi ar procession. Pa oe klevet euz a bell kan al litaniou : nag eo sod tud ar vro-man, a lavaraz ar re c'hlaz; nag e tlefent trugarekaat ac'hanomp da veza deuet en ho bro da denna euz ho fenn sorc'hennou ken diot. Ne oa ket echu al litaniou pa oe klevet krial a bouez ben : Tan, soudardet! Daou c'hant

précieusement ces déterminés Léonards.

Dans la paroisse de Saint-Thégonnec, dit l'abbé Inisan, près du lieu où se trouve maintenant la gare du chemin de fer, on trouve dans une vallée, loin de toute habitation, la chapelle de Sainte-Brigitte.

Lorsque les églises paroissiales furent enlevées aux bons prêtres, les populations les suivirent aux chapelles. Une nuit, le lundi des Rogations 1791, les habitants de Saint-Thégonnec, de Guimiliau, de Lampaul, etc., résolurent d'aller en procession à cette chapelle de Sainte-Brigitte, s'y croyant en sûreté à cause de son isolement. Le bruit, malheureusement, s'en était répandu à Morlaix, où le chef des troupes républicaines résolut de dégoûter pour toujours les Bretons de leurs *croyances ridicules* et de leur *fanatisme*. Il prit avec lui 200 de ses plus cruels soldats et se mit en embuscade près d'un chemin creux où devait passer la procession. Laissez passer tous les paysans par le chemin, dit à ses soldats le capitaine républicain, et quand je dirai : Feu! tous nos coups porteront, car ces malheureux sont resserrés les uns près

ten fusil a grozaz ahed an hent-doun, ha kalz euz a dud hor bro, goazet ha mec'hed a gouezaz d'an douar flastret ho fenn, torret ho izili, toullet ho c'horf... an dud paour !

Ar c'habiten a griaz evit an eil gueich : Tan adarre, soudarded ! hag evit an eil gueich ive 200 ten a ziskaraz tud d'an traon, a beur-lazaz lod all e kreiz an noz !! essa a rejont ar Vretoned kemeret an terc'h dre zaou benn an hent, mœz ar soudardet a oa dilamet divar ar c'hleuniou hag a viraz outo. Ped ne oe ket lazet neuze c'hoaz a daoliou baionnettez ! Neuze oe eul lazerez evel en eur kigerez. Ar re a hellaz tec'hout en em guzaz el land da c'hortoz an deiz. Kalonou an oll oa leun a horrol ! Antronoz vintin en eur ziztrei da Vontroulez, ar soudardet a ieaz dre vorc'h Sant-Egonnek; ar c'habiten a c'hourdrouzaz ar mear : me a lakaio diskar d'an traon tour braz Sant-Egonnek, hag a freuzo hoc'h iliz ker kaer; hag er c'hiz-ze, ne jomo netra ganeoc'h evit digas da sonj deoc'h euz ho fals kredennou hag ouz a ziotachou an amzer goz.

des autres. En effet, les pèlerins s'avancèrent en paix, chantant les litanies des saints, lorsque leur chant fut interrompu par 200 coups de fusil qui tuèrent et blessèrent hommes et femmes, pauvres malheureuses victimes qui se débattaient dans leur sang. Une seconde fois retentit le cri terrible : Feu ! et 200 coups de fusil tuèrent encore les Bretons trahis. Ceux-ci voulurent se sauver, mais les républicains les cernèrent et ce fut une véritable boucherie. Ceux qui purent s'échapper s'enfuirent dans leurs villages. Comme les bleus, ces infâmes meurtriers menaçaient le maire de Saint-Thégonnec de détruire sa belle église du bourg. — Tant qu'il restera une étoile au ciel, répondit le maire, nous pourrons élever notre cœur vers Dieu.

La ville de Lorient égala, en septembre 1792, la ville de Paris en cruauté républicaine : un négociant de cette ville, nommé Gérard, fut incarcéré sur de faux bruits par les soins de la municipalité, qui eut la lâcheté de l'abandonner à la rage d'un peuple en délire. Les femmes se signalèrent par leur exaltation ; cette foule égarée mit en

Mar freuzit an iliz, a respontaz ar mær, da viana a rankfet lezel ganeomp ar stered a zo en oabl, hag a lavaro deomp bepred ez euz eun Doue, hag a raio da bep hini hervez he oberou var an douar !

Ker an Oriant e Breiz a ziskuezaz kement a grizder hag ar ger a Baris e miz guengolo 1792. Eur marc'hadour euz ar ger an Oriant hanvet Gerard oe laket er prizoun var brudou-fall ; ha tud an tyker o doa an digaloniez da lezel ar bobl kounaret d'he denna euz ar prizoun evit he laza ; ar merc'het oa ar goassa ; an dud dirollet-ze a ziframmaz oll izili ar paourkez marc'hadour, hag he ben oa taolet dindan prenestou he famill maleüruz. O kenvroiz ker, ra viro Doue ac'hanoc'h euz an derrien-ze a revolution a c'houlen : goad, atao goad !

Ar baysantet a ie d'ar brezel en eur ioual : bevet ar religion, bevet ar roue ! Neket goad a c'houlennent, mœz liberte d'ar mad. Etouez ar re c'hlaz en em gave aveichou tud hag o doa sonj c'hoaz euz ho badiziant. Sauveur oe lazet er Roc'h-Bernard gant ar baysantet, a lavare

pièces le malheureux négociant dont la tête fut jetée sous les fenêtres de son infortunée famille. O mes chers compatriotes, Dieu nous préserve de voir encore ces fièvres populaires qui demandent du sang !

Du reste, parmi les révolutionnaires bretons, quelques-uns conservaient des sentiments religieux mêlés d'erreur, il est vrai, puisque la constitution civile du clergé avait opéré un schisme ; mais ils n'étaient pas tous impies, témoin le jeune administrateur Sauveur, tué à la Roche-Bernard, et qui, sommé par les chouans de demander pardon à Dieu de ses actes de persécution contre les prêtres fidèles, leva les yeux vers la croix et l'adora, disent les patriotes eux-mêmes. Il y avait encore un reste de foi dans le cœur de ces malheureux qui ne comprenaient pas qu'être ennemi des ministres de Jésus-Christ, c'est être ennemi de Jésus-Christ lui-même. Les Bretons révolutionnaires détestaient cependant la tyrannie de Paris. Ils n'avaient pas eu l'idée de détrôner Louis XVI ; sa mort les consterna et la proclamation de la République fut accueillie par eux avec défaveur. Les fédérés qui prirent

dezan goulen pardon digant Doue da veza gret drouk d'ar veleyen-vad ; an den iaouank-man a zavaz he zaoulagat var-zu ar groaz hag hen adoraz. Ra vezo gret trugarez dezan ! Bez e oa c'hoaz eta eun elfen a feiz kristen, e kalonou an dud maleüruz na gomprene ket beza enebour da vinistred J.-C. eo beza enebour da Jesus-Christ he unan.

Ar re falla euz ar Vretoned o doa koulskoude kassoni euz an dud fall euz a Bariz, a gavent kalz falloc'h c'hoaz evinto. Tud fall ar vro-man o dije karet chom e hanter-hent euz an drouk ; ar pez ne deo œz da zen ; re Bariz a felle dezo beza fall tre. Re ar vro-man n'o doa ket bet a zonj, na da deuler ar roue en traon, na da sevel Republik. Ar Vretoned eet etouez an dud fall da gemer *an Tuileries*, palœz ar roue d'an devez 10 a viz eost, o doa manket e kenver ar Vretoned-all. An dra-ze zo anat sklœr da re a hell lenn al lizerou skrivet neuze gant an deputet breton da renerien ar pemp departamant euz ar Vreiz. Ar re o deuz kuiteet a volonte-vad hent ar relijion a

une part si active au 10 août avaient outrepassé leur mandat. Tout ce que je vous dis ici ressort des correspondances des députés bretons avec les administrateurs des cinq départements de la Bretagne ; mais, comme ils avaient quitté la route du bien, Dieu permit que la lâcheté leur fit paraître approuver ce qu'au fond ils détestaient.

Ainsi, Anne-Pierre Coustard, député de Nantes, écrit le 10 août, à 10 heures du matin : « Quel jour, bon Dieu, luit sur notre patrie infortunée ; deux cent mille hommes sont en armes et demandent la déchéance du roi ; le sang coule, les têtes sont promenées dans les rues ! Le roi et sa famille sont venus se jeter dans nos bras..... Le canon et la fusillade continuent. Je finis ; tant d'horreurs me glacent le cœur, etc. » Voilà quels étaient les sentiments réels de ceux qui, plus tard, par crainte et manque de courage, devinrent des régicides. L'envoi des commissaires de la Convention révoltait toutes les administrations bretonnes. Dans le Finistère, on essaya de résister ; ainsi, Royou-Guermeur, dépêché par Marat, fut quelque temps arrêté, et Sevestre et

zo dilœzet gant Doue; hag an dud-man o deuz bet ar malheur da seblantout aproui ar pez o doa horrol kouskoude da ober. Roët o deuz ho mouez d'an tu fall; tud aounik ha digaloun maz int bet.

Evel-ze Per Koustard, depute Naonet, a skrive en devez terrupl-ze euz an deg a viz eost, da zeg heur euz ar mintin. Nag eun devez trist, ma Doue, evit hor bro maleüruz! 200,000 den armet o c'houlen teuler ar roue en traon; ruill a ra ar goad; pennou tud troc'het gant tud kriz zo douget er ruiou e beg ar peuliou. Ar roue hag ar brincet zo deuet da c'houlen skoazel diganeomp..., ar c'hanoliou, an tennou fuzil zo klevet heb hean.... sklazi a ra va c'halon e va c'hreiz, o velout hag o klevout kement a draou euzuz!

Cetu ar pez a zonje ar re o deuz goudeze dre aoun roët ho mouezioù evit lakaat ar roue mad Louis XVI d'ar maro. An dud-ze a zo galvet e gallek *Régicides* (muntrerien ar roue); mad a vije bet chench ho hano dezo oll, abalamour d'ho bugale. Neubeutoc'h a dud fall vije breman e Frans, ma na vije dalc'het hanoiou

Cavaignac furent sur le point d'être emprisonnés à Brest. Toute la Bretagne, moins l'administration des Côtes-du-Nord, qui se partagea dans la question, essaya de défendre les Girondins et de repousser la tyrannie de la Montagne, et cependant ces Bretons étaient des plus ardents persécuteurs de notre sainte religion.

Ils firent un appel à 18 départements, en comptant les 5 départements de la Bretagne, pour que des bataillons de fédérés marchassent sur Paris pour délivrer les bons citoyens de l'oppression. Ils espéraient réduire Paris par la famine, et jusqu'au 15 juillet qu'arriva à Quimper la nouvelle de la défaite de l'armée des Girondins à Pacy-sur-Eure, les administrateurs du Finistère prirent toutes les mesures pour combattre Paris et la Montagne. C'était bien, c'était courageux et digne de succès. Mais je vous l'ai déjà dit, ces hommes qui se montraient si énergiques en ce moment, étaient des révolutionnaires, ils ne pouvaient avoir de vrais vertus.

A Plouénan, le prêtre constitutionnel Touboulic fut chassé du conseil municipal, et l'on fut même jusqu'à lui cra-

an dud maleuruz-ze. Er Finistère, ar Vretoned o doa c'hoant da zerc'hel pen dioc'h an dud-ze. Evel-ze pa oe kasset Royou-Guermeur gant Marat, ha Sevestr ha Kavaignak oe kaoz e Brest d'ho derc'hel er prizoun. Pa gollaz re ar republikanet galvet *Girondins* gant ar re grissa hanvet *Montagnards* d'an 31 a viz maë 1793 ar republikanet Breiz, bet ar goassa a enep ar relijion, a fellaz dezo dilen an *deputet Girondins*.

Gervel a rezont 18 departamant euz ar Frans da zont da zilivra Paris euz krizder Robespierre, Danton ha Marat. C'hoant o doa da zont a ben euz ar ger a Baris dre ar gernez. Ha ken a zeuaz e Kemper ar c'helou o doa kollet en eur gombat en Normandi, renerien ar Finistère a esseaz da zerc'hel a enep ar re falla euz ar republikanet, an dra-ze vije bet mad tre ma na vijent bet tud fall hounan. Kredi a rejent oa kavet an tu ganto da jom hanter-fall.

E Plouenan, ar bœlek fall Touboulik oe kasset e meaz euz konseil ar gommun ; hag unan a ieaz beteg kranchat euz he visaich, rag ar baysantet o doa kement a horrol euz an touerien, evel ma o doa a respet euz ar veleyen vad.

cher au visage; car les paysans ne regardaient plus comme prêtres ceux qui avaient eu le malheur de prêter le serment.

A Crozon, les anciens prêtres, MM. Raguenès et Sizun, étaient si assurés de la sympathie de leurs compatriotes, qu'ils ne prenaient presque pas de précautions pour se cacher. Vêtus en matelots, ils parcouraient la paroisse, ainsi que MM. Balcon et Meilars.

Quand ils voyaient M. Savina faire ses processions sacrilèges, ils se moquaient de lui, sur la place, disant au peuple : « Regardez donc comme ce curé porte son bonnet carré de travers. » Un des vicaires de M. Savina fut jeté dans la boue par les femmes crozonaises, qui coururent après lui avec les balais dont elles nettoyaient la rue. Bientôt la paroisse vit arriver 150 soldats pour forcer les habitants à payer leurs contributions et chercher les prêtres réfractaires, comme on nommait alors les bons prêtres. Guilliers et Sévellec commandaient la troupe de garnisaires pour Crozon.

Il y avait alors onze prêtres cachés dans la paroisse; cependant la foi des

E Krozon, ar veleyen vad, an aotrounet Ragenez ha Sizun, no doa ket ezom d'en em guza piz ; guisket e martolodet e hellent mont e peb lec'h er barrez ; hag ive an aotrou Balkon hag an aotrou Meilars. Pa vije guelet an touer Savina oc'h ober eur rumm procession : « Sell, eme an aotrou Ragenez, oc'h he voapaat dirag an oll var blacon Krozon, sell ar person gant he varreten a dreuz var he ben. » Unan euz ar veleyen oa gant an aotrou Savina, hanvet Sevaer, oa taolet er vouillen gant merc'het borc'h Krozon, a rede var he lerc'h gant ho balaennou.

Ar baysantet ouspen-ze, na felle ket dezo pea an droajou ; kasset oe neuze e Krozon kant soudard hag hanter-kant gant Sevellek ha Guiliers. Ne oant ket evit dont a ben na da ober pea droajou, na da baka bœlek ebed ; ha koulskoude oa neuze uneg bœlek bennag kuzet er barrez-ze.

E parrez Krozon oa araok ar Revolution seiz bœlek varnugent ; ha ret eo lavaret en ho enor, n'euz ket e Breiz (e lec'h ma oa parreziou ker fidel d'ar relijion) unan hag e defe roet muioc'h a desteni euz he feiz krenv eget parrez Krozon, en amzer-ze. Ar barrez-ze voa dign

Crozonais était si vive et leur dévouement si grand, qu'aucun d'eux ne fut découvert. M. Savina, le maire et curé constitutionnel, ne voulait pas voir verser le sang de ses anciens confrères ; et un jour qu'on amena devant lui l'abbé Meilars, l'ancien maire et premier vicaire, si aimé dans la paroisse, il feignit de ne pas le connaître et le fit lâcher.

Avant la Révolution, il y avait vingt-sept prêtres dans la paroisse de Crozon. Cette paroisse était vraiment digne d'être la patrie de notre saint évêque, Joseph-Marie Graveran.

---

## TRENTIÈME VEILLÉE

Paris centre des arts.....
Proscrivant sans pitié ce qui reste d'humain ;
..... Puis, c'est le roi martyr —
— Le tyran Robespierre,
Enfin le roulement du tambour de Santerre.

Les paroisses des environs de Rennes avaient, comme toute la Basse-Bretagne, chassé tous les intrus. Auprès de Quimper, Fouesnant se distingua en particulier par sa résistance aux nouveaux impôts. Un Abgrall fut envoyé pour leur transmettre les ordres du gouvernement ; il fut frappé, et eût été tué sans

da veza mam-bro hon eskop santel an aotrou Graveran.

Savina, ar person touer euz a Grozon, ne oa ket eur goal den ; na glaske ket lakaat dibenna ar veleyen vad. Bro Krozon zo eur vro dizolo, ha diœz eo d'an dud en em guza eno, dre ma vank ar guez ; mœz an aotrou Savina a ree evel ma n'en dije ket anavezet ar veleyen pa oant digasset dirazan. An dra-ze a erruaz a dra sur evit an aotrou Meilars. An aotrou Savina, person ha mœr, a reaz d'ar soudardet he lezel da vont kuit egiz ma n'en dijo ket hen anavezet.

---

## TREGONVET NOSVEZ

---

Paris ar ger brudet deuet da veza muntrer
Euz eur Roue karet, Louis c'huezek ar Merzer,
Guelloc'h oa dezi kaout Robespierre da Roue !

Er parreziou tost da Roazon, ar veleyen sermantet oa kasset kuit evel kasi en oll Vreiz. E Fouesnant, e kichen Kemper, na felle da zen pea ar guiriou. Abgrall oe kasset dy euz a Gemper evit ober dezo senti ; paotret Fouesnant a skoaz gantan ; an aotrounet Parker ha Longchamps a reaz ho fossubl evit he

MM. Parker et Longchamps. Le peuple se jeta sur la maison du premier pour la détruire. Nédélec, que le peuple de Fouesnant avait choisi pour juge de paix et que la bourgeoisie de Quimper avait destitué, assembla trois cents hommes des paroisses de Pleuven, Perguet et Fouesnant pour résister à Quimper; ils marchèrent sur Benodet, où l'on renversa l'arbre de la liberté. Mais la garde nationale de Quimper et quinze gendarmes ayant marché sur Fouesnant, une rencontre eut lieu près du bourg. A la première décharge, un jeune homme nommé Lozarc'h fut tué, ainsi que quelques autres gardes nationaux; nos paysans bretons furent bientôt vaincus, quand on employa contre eux le canon. Nédélec et beaucoup de ses hommes furent pris et jetés sur les charrettes de la guillotine.

Le roi ayant été enfermé au Temple avec sa famille, la terreur augmenta; on ne peut exprimer quelle fut la douleur des gens de bien et la joie cruelle des méchants, à cette triste nouvelle. — A Brest, le bonnet rouge fut élevé au haut des mâts des vaisseaux. A Rennes, tout ce qui avait échappé de bons prêtres à l'exil ou à la prison fut pris. La guillo-

zifen. Ar bobl en em daolas var dy Parker evit he zistruja. Nedelek euz ar Forest, gret barner, pe *juge de paix*, gant paotret Fouesnant, oa bet lammet he garg digantan gant ar vourc'hisien euz a Gemper, a zastumas tri c'hant den euz a barreziou Pleuven, Perget ha Fouesnant, hag a zeuaz ganto beteg Benodet evit diskar guezen al liberte, ha kas kuit an dud fall euz a Gemper. Eun niver mad euz ar re hanvet *garde nationale*, ha ganto pemzek jendarm, a zeuaz da Fouesnant evit kombati Nedelek hag he baotret. En em gaout a rejont e kichen borc'h Fouesnant. D'an tennou kenta, laosket gant ar baotret Fouesnant, oe lazet Lozac'h hag eun neubeut all euz a Gemper ; ar c'hanol a zeuaz a ben euz paotret Nedelek. Heman oe paket gant kals a re all, ha taolet assamblez var girri evit mont da Gemper, e pelec'h a zone ar musik gant ar joa ; koulskoude e ouient e oa Nedelek kasset d'ar maro.

En amzer-ze, e oe lakeet ar roue er prizoun hanvet an Templ. Tud euz ar vro-man oa neuze e Paris ; pemp anezo oa dibabet evit mirout eno ar roue, he c'hoar, ar rouanez hag ho bugale ! Na hellit ket, va zud vad, kompren an anken

tine fut installée à Quimper, près de l'église de Sainte-Catherine. On ne connaissait pas encore cette terrible machine sur laquelle devait périr le roi et tant de généreux Français de toutes les conditions. Le 26 août parut un décret qui condamnait à la déportation tous les bons prêtres. Que de pleurs coulèrent alors dans les paroisses bretonnes, quand la séparation eut lieu entre le pasteur et le troupeau! Cependant les prêtres exilés ne pouvaient envier le sort de ceux qui étaient restés prisonniers en France; car dans les jours de détestable mémoire des 2 et 3 septembre, les prêtres furent massacrés dans les prisons, surtout à Paris. Heureux ceux qui n'ont point vu ces jours! Heureux ceux qui n'ont pas vu les prêtres de leurs paroisses emmenés par des soldats, suivis d'une troupe de pauvres, de femmes et d'enfants en pleurs qui les redemandaient à grands cris, qui baisaient les traces de leurs pas, pendant que les jeunes gens lançaient de la boue aux persécuteurs et que les vieillards baissaient la tête dans une profonde douleur.

La religion fut la première que les coups de la révolution atteignirent ;

hag ar glac'har euz an dud a relijion, en oll rouantelez Franç, pa zeuaz ar c'helou e oa lakeet ar roue er prizoun? An dud fall a dride gant al levenez. E Brest oa eur joa vraz, ken a oa savet ar boned ruz var guerniou an oll batimanchou. E Roazon, oa lakeet er prizoun an oll veleyen oa kavet. Erruout a reaz neuze e Kemper ar benvek terrubl-ze hanvet ar *guillotine*, a dlie dibenna ar roue ha kement a dud euz he rouantelez. Lakeet e oe e kichen iliz Santez-Katel, hag evit guelout ma troc'he mad e oe dibennet gantan eun oan innoçant; evel m'en dije fellet dezo diskleria e vije skuillet varnezan kement a voad divlam euz a Franç.

26 *Mae* 1792. — D'ar c'huerc'h varnugent euz a viz mae 1792, eul lezen a ordrenaz kass er broiou diavez an oll veleyen; an dud santel-ze a vouele o kuitaat ho bro hag ho farossianiz. O deveziou a c'hlac'har, deveziou a gaon, pa renkaz ar veleyen partial evit an harlu, pe beza lakeet d'ar maro. Euruz ar re n'o deuz ket guelet an deveziou-ze; euruz ar re n'o deuz ket guelet person ho farrez etre soudardet, heuliet gant an dud paour, merc'het ha bugale, o ioual

mais bientôt tout le monde eut sa part des malheurs. Tout allait de mal en pire. Ainsi la République fut proclamée en France le 21 septembre 1792. Tous les gentilshommes qui étaient restés en liberté durent partir pour l'exil ou mourir. Leurs manoirs, leurs châteaux, tous leurs biens furent confisqués et vendus. Ceux qui restaient en France étaient guillotinés, et on faisait un crime aux autres d'émigrer.

A Plounéventer, la troupe révolutionnaire perça les murs du château de Kerivon, où était Madame Pascault avec quelques vieux domestiques ; son crime était d'avoir deux fils émigrés. On perça les murs de sa maison, on força toutes les armoires, on prit tous ses papiers et on fouilla jusque dans la marmite ; enfin on confisqua tous ses biens. A Brézal, MM. de Tinténiac n'eurent que le temps de s'échapper sans rien prendre. Leurs biens furent vendus et achetés par un de leurs domestiques. Les Léonards jugèrent qu'il voulait conserver le bien à ses maîtres, comme le firent alors bien des fermiers ; mais lui garda le bien, et se fit mépriser de ses compatriotes par cette action.



a forz var he lerc'h, hag o vouichat da roudou he dreid, epad ma daole paotret mein ha lagen var ar soudardet. An dud koz, leun a anken, a grene dirag malheuriou all c'hoaz.

21 *euz a viz Guengolo* 1792.— Ar relijion zo bet ar c'henta ebars er boan; kalz tud a renkaz soufr ganti. Ar Rupublik oa savet d'an unan varnugent euz a viz guengolo. An oll duchentil oa kasset kuit euz ho maneriou, ho madou kemeret ha guerzet. Lod dibennet abalamour oant choumet er vro; lod all abalamour oant kar d'ar re o doa kuiteet ar vro. An introun Paskault, euz a Gerivon, a chome e Plouneventer gant mevelien koz. Toullet oe mogeriou ar maner, digoret an arbeliou, kemeret ar c'hontrajou, klasket beteg er pod souben, hag erfin lammet he madou diganti, abalamour en doa daou vab er broiou diavez. Er maner Brezal, an aotrounet Tinteniak a renkaz kuitaat an ty heb kemer netra euz ho zraou guerzet kerkent. Eur mevel a brenaz danvez he vistri; kridi a ree an dud en dije miret ar c'hastel d'an aotrounet, pa vijent distroet en eun amzer œssoc'h. Kals a verourien o deuz gret an dra-ze, mœz heman a viraz oll evintan; dispri-



Enfin il faut vous parler du plus grand crime de la Révolution. Le roi fut guillotiné à Paris, le 21 janvier 1893 ; c'est le plus affreux jour des Annales de la France. Comme je ne vous parle absolument que de l'histoire de la Bretagne, je ne vous dirai seulement que quelques mots sur ce triste forfait.

Lorsque la nouvelle que la Convention avait condamné à mort le roi Louis XVI fut connue, un prêtre breton qui était caché à Versailles, l'abbé Le Gris-Duval, de Landerneau, se présenta à la commune de Paris pour demander à confesser le roi ; cette démarche l'exposait à la mort. On lui répondit que le roi avait un confesseur. M. Le Gris-Duval allait se retirer, quand un des scélérats qui siégeaient à la commune, le reconnaissant pour un de ses camarades du collège Louis-le-Grand, et voyant que le peuple allait massacrer le jeune prêtre, le fit monter et lui céda son lit jusqu'au lendemain qu'il put lui donner une espèce de passeport que j'ai vu de mes yeux, quand je n'étais pas encore aveugle.

Le jour de la mort du roi, toute la ville de Paris était morne et silencieuse.

jet oe gant al Leonardet all. Brassoc'h oa neuze koulskoude niver an dud fall eget hini an dud vad.

21 *Genver* 1793. — Deuet oa miz kenver 1793, ar revolution a beur-aichuaz he ober fall. Ar roue oe lakeet d'ar maro. An devez-ze eo ar goassa euz an istor a Franç! Pa oe klevet oa barnet ar roue d'ar maro, eur bœlek iaouank euz a Landerne e Breiz, hanvet Le Gris-Duval, neuze kuzet e Paris, a zeuazda gaout ar varnerien hag a lavaraz e oa bœlek hag a c'houlenne koessai Louis c'huezek, ma n'en doa ket ar roue kavet eur c'hoessor. An dra-ze oa avoalc'h neuze evit en em exposi d'ar maro. Lavaret oe dezan e doa ar roue goulennet evit koessor an aotrou Firmont-Edgeworth. Ar bœlek iaouank en em dennaz kuit gant modesti; mœz ar bobl en doa klevet he gomzou, hag a c'houlenne he varo. Kasset oe neuze en eur gambr; etouez an dud impi-ze ar bœlek a gavaz eur c'honsort skoll, a roaz dezan eur *passe-port* evit tremen er ruiou Paris. Lennet em euz va unan, p'am boa

Quand le bourreau voulut lier les mains du roi, celui-ci fit un mouvement de fierté ; l'abbé de Firmont-Edgeworth lui ayant fait observer que notre Seigneur Jésus-Christ s'était laissé lier, Louis XVI se laissa faire aussitôt. Comme il montait à l'échafaud, son confesseur s'écria, avec un saint enthousiasme : Fils de saint Louis, montez au ciel ! « Français, dit le bon roi, je vous pardonne ma mort ; je suis innocent de tous les crimes que l'on m'a imputés. » Aussitôt le tambour couvrit sa voix, car on craignait que le peuple n'eût été attendri, quoique l'échafaud ne fût entouré que de la lie du peuple.

Pardonnez-nous, mon Dieu, pardonnez à la France ! Vous n'avez pas encore exaucé la prière de votre martyr Louis XVI. Il y a cent ans que la France porte les conséquences du crime du 21 janvier 1793.

Louis XVI avait fait vœu de consacrer la France au Sacré-Cœur de Jésus ; sa mort ne le lui permit pas. Marie-Antoinette, M<sup>me</sup> Elisabeth, M<sup>me</sup> de Raigecourt, et tout le pieux entourage de la famille royale s'étaient consacrés au Sacré-Cœur de Jésus, ce qui redoubla

va daoulagat mad, ar paper-ze ken enorabl evit ar bœlek breton.

En devez ma ieaz ar roue a Franç d'ar maro, ne oe klevet trouz ebet en eur ger ker braz hag hini Paris; an oll oa souezet, fall ha mad. Pa fellaz d'ar bourreo staga daouarn ar roue, heman a viraz outan hen ober. Ar bœlek a lavaraz dezan : « Roue, roit ho taouran da veza staget, henvelloc'h aze e viot ouz Jezus-Christ. » Ar roue a roaz deoc'h-tu he zaouarn. Pa bigne ar roue var ar chaffault, ar bœlek a lavaraz dezan : « Mab sant Louis, pign breman d'an env ! » Ar roue a lavaraz d'ar bobl : « Francisien, pardoni a ran deoc'h va maro, divlam oun... » Raktal oe gret d'an taboulin son gant aon na vije klevet mouez ar roue, a varve evel eur merzer.

Trugarez, va Doue, trugarez evit ar Frans ! Ne peuz ket selaouet c'hoaz peden ar Roue-Merzer ; setu kant bloaz breman a c'houzanvomp kastian torfet-ze.

Louis XVI en doa goestlet ar Frans d'ar galon sakr a Jezus. Ar brincet hag ar brincezet hag ho mignonet o doa ive



[redacted]



la rage des révolutionnaires contre ce Cœur adorable.

En la personne de Louis XVI la bonté et la vertu étaient montées sur le trône de France. Jamais prince ne porta plus loin l'amour de son peuple. Sa sainteté, car ce mot n'est pas trop fort pour caractériser l'ensemble de ses vertus, sa sainteté éclata surtout dans ses malheurs, à la prison du Temple et à sa mort. Jamais Louis XVI ne refusa de s'associer à une réforme quelconque raisonnable ; il fit tout pour satisfaire les aspirations nouvelles, il ne put y parvenir. Cependant, n'allez pas croire que les excès de la Révolution fussent prémédités ; ce sont les passions déchainées et les faux principes qui amenèrent logiquement leurs conséquences et conduisirent la France au régime de la Terreur. L'homme, pour rester bon, doit progresser dans le bien ; s'il ne le fait pas, il arrive par degré au mal, avec une promptitude effrayante et à un degré auquel il ne se serait jamais attendu. C'est ce qui est arrivé aux révolutionnaires, et c'est ce qui leur arrivera toujours. Le club Breton devient plus tard le club des Amis de la Constitution,

en em gonsakret d'ar galon santel-ze ; kassoni ar re fall a greske hervez karantez an dud vad e kenver kalon Jezus.

Keit a oe roue Louis XVI, ar vadelez hag an oll vertuziou a lugernie var an tron. Morse roue ebet na garaz he bobl eveltan. Diskuez a reaz en doa eur guir santelez dre an doare ma c'honzanvaz he voaleuriou e prizoun an Templ, hag en heur he varo kriz. Biken na reüzaz d'ar bobl ar pez a c'houlenne, mar oa hervez ar reiz. Biken na hellaz kontanti an dud fall.

Kouskoude arabad eo deoc'h kridi en doa sonj ar bobl da ober an oll drouk euzuz en deuz gret ; hag a spont ar re ho len. Mœz eur veich dichadennet ioulou fall an den, a renker senti outo ; ha deuet eo evel-ze ar bobl a Frans da lezel laza ar roue, diskar an ilizou ; hag amzer ar *spont* da ren : *La Terreur*. An den evit beza eun den mad a renk bale atao ha mont araok varzu ar vadeloz, mar teu var he giz, e teu da zizken en eun doare n'en dije biken sonjet. Ar c'hlub breton a zeuaz klub mignonet ar Constitution,



puis celui des Jacobins, c'est-à-dire des Septembriseurs et des Terroristes !

Cependant le but de quelques-uns des chefs de la révolution, surtout de ceux qui étaient francs-maçons, étaient bien déterminé : l'abolition de la royauté et de la religion catholique, par tous les moyens, et ils ont des successeurs.

Aussitôt après la mort du roi, les républicains, se doutant de l'indignation qui allait en résulter, et voulant en neutraliser l'effet, appelèrent à la guerre tous les hommes valides depuis l'âge de quatorze ans jusqu'à celui de quarante : c'est ce qu'on appelle la grande Réquisition, et il n'y avait pas encore longtemps que l'on avait appelé la jeunesse à garder les côtes. Ce fut alors que beaucoup de Bretons, plutôt que d'aller faire une guerre contre leur sentiment, loin de leurs paroisses et de leur pays, se jetèrent dans les bois, pour faire la guerre à la république : ce sont les chouans.

Voici, jeunes Bretons, le chant de guerre de ces braves qui vous donnera une idée de ce que nous eûmes à souffrir en ce temps-là. Il a été composé par Guillaume Le Vern, de Gleveret, paroisse de Gourin.

goude klub ar Jakobinet, da lavaret eo ar vuntrerien goassa. Ar *Francs-maçonnet*, er c'hontrol, a oa fall en ho sonjou hag en ho oberou. Ho labour oa merket mad dezo : Distruj ar relijion dre peb seurt moyen ; ha lezet ho deuz var ho lec'h tud gant ar memez sonj.

Goude maro ar roue mad-man, e oe galvet evit ar brezel ar baotret adalek pevarzek vloaz beteg daou-ugent ; ne oa ket pell c'hoaz e oa bet savet tud evit divoal an aochou. Neuze ar baotret euz a Vreiz, elec'h mont d'ar brezel pell deuz ho bro, deuz ho farrez ha deuz ho iliz, en em daolaz er c'hoajou da ober brezel d'ar Republik.

Cetu aman, paotret iaouank, eur ganaouen, gret gant Guillou ar Vern, euz a Gleveret, e parrez Gourin, hag a ziskuezo deoc'h lod euz hor miser en amzer-ze.



## LES BLEUS

J'entends les chiens qui hurlent ! voilà les soldats français ! fuyons vers les bois ! chassons devant nous nos troupeaux !

Aurons-nous toujours à souffrir, hommes de Cornouaille, toujours à souffrir les brigands qui oppriment les laboureurs ?

Ils ont incendié les maisons des pauvres ; ils ont démoli les manoirs ; ils ont brûlé les blés, brûlé les foins, dans les champs et dans les prairies.

Ils ont coupé les arbres fruitiers en nos vergers, et ils ont fait du feu ; si bien qu'il n'y aura plus ni pommes, ni cidre d'ici à neuf ou dix ans.

Ils ont volé nos bœufs et nos vaches et nos génisses, hélas ! et ils les ont conduits pêle-mêle, avec les propriétaires, dans les grandes villes, au boucher.

Ils ont volé jusqu'aux vases sacrés des églises, abattu jusqu'à nos clochers, détruit jusqu'à nos ossuaires, et dispersé les reliques.

Ils ont ravagé les belles vallées de la Basse-Bretagne, jadis si grasses et si vertes ! tellement qu'on n'y entend plus la voix ni de l'homme, ni des troupeaux.

Encore si nos yeux pouvaient verser des larmes, des larmes en liberté ! mais quand il voit couler les larmes, l'homme des villes fait couler le sang.

Encore si nous pouvions trouver une croix où nous mettre sur nos deux genoux, pour demander à Dieu la force qui nous manque !

Mais votre croix sainte, ô mon Dieu, a été abattue partout, et la croix de la *bascule* (1) a été dressée à sa place.

Chaque jour on voit vos prêtres, comme vous sur le Calvaire, comme vous incliner la tête en pardonnant à la terre.

Ceux d'entre eux qui ont pu s'enfuir se cachent dans les bois ; là, ils disent la messe, la nuit, parmi les rochers ; en bateau, parfois, sur mer.

---

(1) La guillotine.



## AR RE C'HLAZ

Ar chas a glevann oc'h harzal ! chetu ar zoudarded c'hall!
Tec'homp kuit 'trezeg ar c'hoajou ! Kasomp arog hor
[chatal !

Daoust hag hen, potred Kerne, e c'houzanvimp da
[viken,
E c'houzanvimp ar vac'herien a wask al laboureriên ?

Tanet ganto ti ar beorien ; diskaret ar maneriou ;
Devet an ed, devet ar foen, er parkou hag er prajou.

Troc'het ar gwe el liorzou ha laket da ober tan,
Ken na vo avalou na sist, da nao pe zek vloaz ac'han.

Laeret hor zaout,hon ounnered,hag hon ejenned, siouaz!
Ha kaset, mesk gant ho ferc'hen, d'ar c'higer d'ar
[c'herlou braz !

Laeret zoken traou an iliz, pilet zoken hon touriou,
Straojet zoken ar garneliou ha skignet ar relegou.

Gwastet traoniou kaer Breiz-Izel ken dru ha ker glaz
[gwech all ;
Ken na glever mui trowardro moucz den kennebeul
[chatal.

C'hoaz ma helfe skuilla daelou, daelou dru d'hon
[daoulagad !
Mes dal' m'a wel skuilla daelou, an den ker a skuill
[ar goad.

C'hoaz ma helfemp kavout eur groaz e pelec'h e
[taouilinfemp,
Evit goulenn digand Doue an nerz pini a vank d'emp !

Mes ho kroaz santel, ma Doue, zo bet pilet e peb lec'h,
Ha kroaz ar *winterelles* a zo zavet enn he lec'h.

Bemde weler ho pelelen evel-d-hoc'h war er c'halvar,
Evel-d-hoc'h o stoui ho fenn, o pardoni dan douar.

Re ho deuz gallet tec'het kuit ia da guzet er c'hoajou ;
Eno ec'h oferniont enn noz ; er vag. war vor,
[awechou.

Darn ho deuz treuzet ar mor braz, divroet ha dizouten,
Gwell gant-ho senti ouz Doue eget senti ouz an den ;

Aimant mieux manger tranquillement du pain d'avoine en pays étranger, que de manger du pain de froment, le pain du démon, avec des remords.

Dans leurs maisons, les prêtres jureurs vivent du bien des pauvres gens ; après avoir vendu Dieu, comme Judas, pour de l'or.

Quiconque ne veut pas aller trouver le jureur, est sûr de perdre la vie, qu'il soit noble ou paysan.

D'autres, traversant l'Océan, se sont expatriés sans ressources, aimant mieux servir Dieu que l'homme ;

Nobles et hommes d'église, hommes des champs, levez haut vos fronts, tous les Bretons sont persécutés parce qu'ils sont chrrétiens.

Tu peux maintenant, proie de l'enfer, livrer ton cœur à la joie, quand tu as fait pleurer nos anges dans le ciel !

Quand tu as substitué la loi des démons à la loi de Dieu, quand tu as tué les prêtres, les nobles et le roi.

Quand tu as tué la reine, et fait rouler à terre sa tête, avec la tête d'Elisabeth, la sainte dame, sa sœur ;

Quand tu as jeté dans un cachot infect le fils du roi, pauvre enfant, et quand tu l'y tiens captif dans la fange à pourrir et à mourir.

Voile ton front, soleil béni, à la vue de crimes dignes des esprits de l'enfer !

Adieu ! Jésus et Marie ; vos statues ont été brisées ; elles ont servi aux bleus à paver les rues des villes.

Adieu ! fonts du baptême, où nous avons trouvé jadis la force de souffrir la mort plutôt que le joug des méchants.

Adieu ! cloches saintes, qui chantiez sur nos têtes ; nous ne vous entendrons plus nous appeler à l'église les dimanches et les jours de fêtes.

Nous ne vous entendrons plus chanter gaiement, hélas ! on a enlevé le baptême à vos fronts ; les hommes des villes, hélas ! vous ont fondues pour se faire des sous.

Adieu ! ô jeunes Bretons qu'on appelle à l'armée, où l'on perd à la fois l'âme et la vie

— Au revoir, mon fils, au revoir dans la vallée de Josaphat : quand tu seras hors de la Bretagne, qui protégera ton père !

Gwell gant-ho dibri dianken, er broiou pell, bara kerc'h.
Eget dibri bara gwiniz, bara an diaoul, gand an nec'h,

Enn ho ziez, an touerien a zebr danvez an dud paour,
Goude beza gwerzet Doue, evel Judaz, evid aour.

Piou bennag na fell ket d'ehzan mont da glevet an
[touer,
Zo war var da goll he vuhe, bet denjentil pe gouer.

Tudjentil ha tud a iliz, tud diwar mez, soun ho fenn,
An holl Vretoned a waner abalamour 'maint kristen !

Breman hallez, boed an ifern, rei da galon-te d'ar joa
P'ec'h euz laket hon elez-ni ebarz an ee da wela !

P'ec'h euz laket lezen an diaoul elec'h gwir lezen Doue,
P'ec'h euz lazet ar veleien, an dudjentil, ar roue !

P'ec'h euz lazet ar rouanez, p'ec'h euz stlapet d'an douar
He fenn gant penn flour Elesbed, an itron zantel he
[c'hoar.

P'ec'h euz tolet er c'hao hudur mab ar roue, ben
[bugel,
Hag hen dalc'hez ebarz ar fank da vreigna ha da vervel.

Kuz da benn, heol benniget, enn eur welet torfejou
Pere na dlefe beza gret nemed gand drouk-sperejou.

Kenavo, Jezuz ha Mari, dispennet ho skeudennou
Ha laket d ober paveiou, gand ar re c'hlaz, er c'herlou.

Kenavo, fons ar vadiant elec'h e kevehomp gwechall !
Nerz evit gouzanv ar maro kent eged leo an dud fall.

Kenavo, kleier benniget, a gane war hor pennou,
N'ho klevimp mui ouz hor gervel, sul ha gouel, d'an
[ilizou.

N'ho klevimp mui o kana ge ; siouaz ! divadez ho
[penn,
Teuzet, siouaz ! gand ar geriz evid ober gwenelen.

Kenavo, Bretoned yaouang a c'halver d'an armeou,
Elec'h ma koller enn eunn tol ar feiz hag ar vueiou.

— Kenavo, ma map, kenavo da draoniennou Jozafat !
Pa vei mez deuz a Vreiz-Izel, piou a zifenno da dad ?

Pa lammo re ker gand ma zi, me vo klevet o laret :
« Ma vije bet ma mab er ger en defe ma diwallet ! »

Quand les hommes des villes envahiront ma demeure, on m'entendra dire : « Si mon fils était ici, il me défendrait. »

— Viens dans les bras de ta vieille mère qui t'a porté enfant ; viens sur le sein qui t'a nourri, mon pauvre cher fils, avant que je meure.

Quand tu reviendras à la maison, je m'en serai allée de ce monde ; viens ici, viens que je t'embrasse pour la dernière fois.

— Ne pleurez pas, ma mère ; ne pleurez pas, mon père : je ne vous quitterai point ; je resterai pour vous défendre, pour défendre la Basse-Bretagne.

Il est bien douloureux d'être opprimé, d'être opprimé n'est pas honteux ; il n'y a de honte qu'à se soumettre aux brigands comme des lâches et des coupables.

S'il faut combattre, je combattrai ; je combattrai pour le pays ; s'il faut mourir, je mourrai, libre et joyeux à la fois.

Je n'ai pas peur des balles : elles ne tueront pas mon âme ; si mon corps tombe sur la terre, mon âme s'élèvera au ciel.

En avant, enfants de la Bretagne ! mon cœur s'enflamme ; la force de mes deux bras croît ; vive la religion !

Vive qui aime son pays ! vive le jeune fils du roi ! et que les bleus s'en aillent savoir s'il y a un Dieu !

Vie pour vie ! amis, tuer ou être tué ; il a fallu que Dieu mourût pour qu'il vainquit le monde.

Viens te mettre à notre tête, Tinteniac, vrai Breton d'à tout jamais ; toi qui n'a jamais détourné la face devant la gueule du canon.

Venez vous mettre à notre tête, gentilshommes, sang royal du pays ; et Dieu sera glorifié par tous les chrétiens du monde.

A la fin, la bonne loi reviendra en Bretagne avec Dieu sur ses autels, avec le roi sur son trône ;

Alors, les vallées de la Cornouaille deviendront vertes de nouveau ; alors les cœurs s'ouvriront avec les fleurs du blé et des arbres.

Alors, la croix de notre Sauveur Jésus s'élèvera rayonnante sur le monde ; à ses pieds de beaux lis en fleur engraissés du sang des Bretons.

(*Barzaz Breiz* et *Ar Feiz hag ar Vro*).

— Deuz etre divrec'h da vamm goz e deuz da zouget,
[bugel,
Deuz war galon euz da vaget, ma mabik paour, kent
[mervel.

Pa zistroi en dro d'ar ger, vinn eet kuit deuz ar bed-man;
Deuz aman, deuz m'az priatinn, evid ar wech divezan.

— Tevet, ma mamm, tevet, ma zad, na inn ked d'ho
[tiiezel,
Chom a rinn evid ho difenn, evid difenn Breiz-Izel.

Reuzeudik braz eo bout gwanet, bout gwanet ne ket
[mezuz,
Nemed plega d'ar skraberien evel tud lent ha kabluz.

Mar d-eo ret monet d'an emgann, emganna rinn 'vid
[ar vro ;
Mar d-eo red mervel e varvinn, kuit ha laouen war
[cunn dro,

M'euz ket aon rag ar bolodou, na lazint ket ma ene,
Pa gouezo ma c'horf d'ann douar, ma ene savo d'ann ee.

Arog ! potred vad Breiz-Izel ! entana ra va c'halon !
Kreski a ra nerz va divrec'h ; bevet ar relijion !

Bevet an neb a gar he vro ! bevet mabig ar roue !
Ha ra ielo ar botred c'hlaz da c'hout hag hen zo Doue !

Buhez evit buhez ! tud vad ; laza pe beza lazet !
Red e oa da Zoue mervel evid gonid war ar bed !

Deuz er penn gan-e-omp, Tinteniak, gwir Vreton a-
[boll-viskoaz,
Te pini rag beg ar c'hanol morse da benn na droaz.

Deut er penn gan-e-omp, tudjentil, goad roueal demeuz
[ar vro
Ha Doue a vezo meulet gant kement kristen a zo.

Hag enn divez e teui endro e Breiz al lezen gwirion
Kouls ha Doue war he oter hag ar roue war he dron.

A benn neuze traoniou Kerne a zeuio glaz adarre ;
Hag ar galon a zigoro gant bleun an ed hag ar gwe.

Neuze, kroaz Jezus hor Zalver, a zavo splann war ar
[bed,
Ec'hars he zreid liliou kaer dru gand goad ar Vretoned.

*(Barzaz Breiz* hag *Ar Feiz hag ar Vro)*

## TRENTE-ET-UNIÈME VEILLÉE

Le déshonneur non, jamais ! plutôt être martyr !
La devise n'est plus au haut des orillammes,
Mais nous l'avons encore écrite dans nos âmes !

L'abbé KERBIRIOU.

Ce fut dans le Morbihan surtout qu'on refusa d'obéir à la république, et la Vendée tout entière se souleva pour le roi et la religion. Le jour de la conscription, à Saint-Pol-de-Léon, le 19 mars 1793, les billets furent brûlés et les tables renversées par la jeunesse léonarde. Cependant, on avait posé des canons devant la cathédrale pour maintenir la population en respect ; mais l'effervescence était trop grande : les mères et les vieillards suivaient les jeunes gens au tirage, et leur douleur se traduisait en indignation ; les auberges étaient pleines de paysans armés. Le combat s'engagea bientôt par les fenêtres et dans les rues ; mais les Léonards avaient affaire à trop forte partie, car leur adversaire était le général Canclaux. C'était lui qui avait donné, pour ainsi dire, le signal du combat en faisant maltraiter, par ses soldats, le maire républicain de Saint-Pol, jusqu'à

## KENTA NOSVEZ HA TREGONT

Ho croaz santel, ma Doue, zo bet pilet e peb lec'h,
Ha croaz ar guillotinerez zo savet en he lerc'h.
Bemdez e veler ho pelcien eveldoc'h var ar C'halvar,
Var ar chafot o stoui ho fen, o pardouni d'an douar.

Er Morbihan oa en em zastumet an darn-vuia euz ar Vretoned pa na felle ket dezo mont d'an armee. E Franç ar Vendee en he bez a gombataz evit ar Feiz hag ar Rouo. Er Finistère, an tenna d'ar sort a oa merket evit an 19 a viz meurz 1793; ar billejou oa devet, an daoliou taolet kuit gant paotret Leon. Kanoliou oe lakeet dirag an iliz-veur. Ar mamou, an dud koz a heulie an dud iaouank. An hostaluriou oa leun a dud divar ar meaz, karget ho fuziliou ganto. Lazet oe ar mær; paotret Leon a denne dre ar brenestou; unan euz ar re huella euz an officerien oa lazet; mœz ar jeneral Kanklaux a zalc'he mad; ha da oe d'ar re Leon dont e meaz euz ar ger. Pa oant erruet var pont Keriduff, diou leo euz Kastel-Paol, ar republikanet oe var ar poent da veza trec'het. Mœz, allaz! dont a reaz d'ho sikour soudardet euz a Lesneven.

le laisser pour mort. Le général républicain commanda à ses soldats de repousser les paysans à la baïonnette, sans épargner ni les femmes, ni les vieillards. Les Bretons se retirèrent, les uns par la route de Plouénan, d'autres par celle de Roscoff et de Santec, le plus grand nombre poursuivi par les soldats du général Canclaux, par la route de Berven. M. de Kerbalanec, de Plouvorn, prit alors le commandement de ces braves Léonards. Il renvoya tous ceux qui n'étaient point armés de fusils, et fit, à la petite bande qui lui resta, se mettre à l'abri des fossés pour harceler l'ennemi. Canclaux cessa dès lors de les poursuivre. Les Bretons envoyèrent, pendant la nuit, des émissaires aux paroisses voisines pour les avertir du soulèvement et leur donner rendez-vous au bourg de Plougoulm. Paul Inisan, de Lanzeon, commandait ceux de Plouescat, de Plounévez, de Lanhouarneau, etc. Pierre Prigent, de Plouzévédé, dirigeait ceux de sa paroisse et des environs. M. de Kerbalanec fut choisi pour commandant en chef; il avait passé la nuit à cheval pour organiser la résistance. Nous avons vu que M. de Par-

Ar jeneral Kanklaux en doa ordrenet d'he soudardet skei gant ar mær ken he oa dija lazet; gourc'hemen a reaz ive dezo en em deuler var ar baysantet, a benn-herr, ho baïonnettez e beg ho fuzil, beza didruez ouz an oll ha diskar d'an douar muia ma helchent koz ha iaouank, goazet ha merc'het. Lod euz ar Vretonez a dec'haz dre hent Plouenan, lod all dre hent Roskoff ha Santec; an darn-vuia a dec'haz dre an hent braz a iea euz a Gastel da Verven. Kanklaux a zeuaz var ho lerc'h. Neuze an aotrou Kerbalanek euz a Blouvorn en em lakeaz e pen ar baysantet Gourc'hemen a reaz d'ar re n'ho doa ket a fuziliou mont buhan araog; ha lakaat a reaz ar re oa armet d'en em guzet a dreon ar c'hleuniou, da denna var ar soudardet pa en em gavent azindan tenn.

Kasset oa kelou d'an oll barreziou a dro-var-dro d'ar goazed iaouank dont d'ar vorc'h Plougoulm d'en em glevout evit ar gombat. Paul Inisan euz a Lanzeon a ioa e penn Plouoskadiz, Guineveziz, Lanhouarniz, etc. Per Prigent a Vitevede a oa e pen tud he barrez. An aotrou Kerbalanek oa mœstr var ann oll, outan a renke an oll senti. Ne deaz

cevaux avait été arrêté en 1791. M. de Kerbalanec divisa ses hommes en petites bandes d'excellents tireurs, qui firent beaucoup de mal aux soldats de Canclaux, dont ils soutinrent le choc au pont de Kerguiduff. Le général républicain commanda à ses soldats de tomber sur les paysans à la baïonnette ; mais ceux-ci, ayant l'expérience de la veille, se jetèrent à travers les baïonnettes sur les soldats, en criant en breton : pour Dieu, pour le roi et pour le pays. Ils reprenaient l'avantage, quand une partie de la garnison de Lesneven, venant au secours des républicains, mit la déroute parmi les cultivateurs. Plougoulm, Cléder et Sibiril payèrent une forte amende pour leur noble résistance ; Plouguerneau, Ploudaniel, Plounéventer, Guissény et Kerlouan, payèrent 40 mille livres en commun.

Les femmes rendirent de grands services dans ce combat ; elles enlevaient les blessés sans crainte des balles et des boulets, et les portaient à l'écart pour les panser. Des prêtres aussi rendirent les plus précieux services aux combattants, en leur procurant les derniers sacrements. La présence du prêtre les rendait encore plus braves.

e guele ebet epad an noz, kemeret en doa eul loan hag edo var vale beteg an deiz. Guelet on deuz dija e oa an aotrou Parcevaux er prizoun abaoue 1791. Penefe e vije bet eno ive. An aotrou Kerbalanek a lakeaz tud a vanden, a dreon ar c'hleuniou,hag a lavaraz dezo dont en dro davedan goude tenna var ar re c'hlaz. An emgann a gomansaz evit mad e Pont Kergidu, diou leo euz Kastel-Paol. Ar Republikanet oe var ar poent da veza trec'het, mæz allaz! dont a reaz sikour dezo euz a Lesneven ha neuze meur a baotr-ter a gouezaz er fouss. Kanklaux en doa roët c'hoaz urz d'he zoudardet da zont var ar Vretoned, ho baionnettez e beg ho fuziliou. Skoït, a dreuz ar baionnettez, eme an aotrou Kerbalanek : « Evit ho Toue, ho Roue hag ho Pro ; kaloun eta paotred Breiz ha dao dezo. » Plougoulm, Kleder ha Sibiril oa kondaonet evit an dra-ze da baea muioc'h a zroajou ; hag abalamour d'ar baotret iaouank-ze c'hoaz, Plougerne, Plouneventer, Ploudaniel, Guisseny ha Kerlouan a beaz 20,000 liour etrezo.

Epad emgann Kergidu ar merc'het a reaz eur vad vraz d'ar Vretoned ; mont a reant e kreiz an tennou da gemer ho zud

Je ne puis résister au plaisir de vous citer les traits charmants racontés, avec tant de talent, par l'abbé Inisan : « Après le combat de Kerguiduff, où les Léonards montrèrent tant de courage, deux jeunes filles de l'Arvor, partie de la paroisse de Cléder, portaient deux jeunes gens blessés de Plounéour-Trez pour les mettre à l'abri et les panser, lorsque cinq ou six soldats de Canclaux se précipitent pour achever les deux blessés. Les deux jeunes filles les déposent à terre, et l'une d'elles avec une fourche, l'autre, armée d'un bâton, s'apprêtent à défendre les malheureux blessés. Elles se battirent si bien, qu'elles donnèrent le temps à une bande de paysans de venir à leur secours et de mettre en fuite ces cruels républicains. »

« M. Le Breton, curé de Sibiril, et Kerangueven, de Kerouzéré, venaient d'échapper à la fureur des soldats républicains, lorsqu'ils se voient poursuivis par un autre. Le prêtre et son compagnon furent assez heureux pour sauter par-dessus un fossé profond, et ils se croyaient déjà sauvés, quand ils entendirent un cri ; ils se retournent et voient le soldat qui les poursuivait, tombé

gouliet, d'ho digas ganto a gostez evit ho damanti. Beleyen oa ive etouez ar Vretoned hag a rentaz dezo ar guella servichou mad. O pegement a vad a ra da galon eur c'hristen kaout eur bœlek da bardoni dezan he bec'hejou. Guelet ar veleyen en ho zouez a rea kaloun d'ar Vretoned da gombati startoc'h. N'oun ket evit mirout da gonta deoc'h c'hoaz ar pez a gout ker brao an aotrou Inisan. Goude emgann Kergidu diou blac'h iaouank euz a Arvor-Gleder a iea da louzaoui daou zen iaouank a Bloneour-Drez kouezet er gombat; pemp pe c'houerc'h soudard a gouezaz varnho, araok ma o doa gellet mont beteg eun ty, c'hoant ganto da beuraichu laza an dud iaouank-ze. An diou blac'h iaouank a lakejont an daou c'hlazet var an douar; hag unan gant eur forc'h, eben gant eur peul, en em lakejont d'en em ganna a vad a enep ar soudardet; hag er reont ker mad ma hellaz daou-ugent bennag euz ar baysantet dont da lakaat ar soudardet kriz-ze da dec'hout.

An aotrou Breton, person Sibiril ha Kerangueven euz merouri Kerouzere, o veza bet var var da veza lazet gant ar soudardet, en em guzaz a dreon ar

dans l'eau. Il allait se noyer. Allons le sauver, dit le prêtre. Les deux Bretons retirèrent, avec beaucoup de peine, leur ennemi de l'eau. Lorsqu'il ouvrit les yeux, il n'en revenait pas et regardait effaré ceux qu'il poursuivait tout à l'heure pour les tuer. Ceux-ci le voyant hors de danger, se retirèrent bien vite, le laissant à ses réflexions. »

A Vannes, la révolte commença par le massacre de jeunes gens qui avaient mis sur leurs chapeaux leurs billets ou de la toile blanche, qu'on prit pour la cocarde blanche.

Les magistrats et la garde nationale de Vannes fusillèrent les paysans qui refusaient le tirage et qui n'avaient que des bâtons. L'autorité révolutionnaire fit prisonniers cent cinquante de ces généreux Morbihannais. — Quelles sont vos intentions ? leur demandèrent-ils — Puisqu'il n'y a plus de roi, de loi, ni de prêtres, nous voulons crocher avec la nation. Nous voulons savoir pourquoi on veut nous faire aller à la frontière ; s'il faut mourir, autant vaut mourir chez nous. Nous ne connaissons plus de maître ; nous nous lèverons tous ! Voilà comme ces braves paysans faisaient sentir aux nou-

c'hleuniou, pa veljont eur republikan all o tont varn'ho. Deomp, eme an aotrou Breton ha treuzomp ar ganol; enn tu all a vo eaz deomp kaout eun tam kuz. Eur veach m'oa tremenet ganto ar ganol, ne glevent trouz ebet. Chom a reont a za hag e sellont var ho lerc'h; ar soudard republikan oa bet re verr he lamm evit treuzi ar ganol, hag e oa kouezet ebarz, mont a rea da veuzi. Deomp d'hen tenna alesse, a lavaraz ar belek. An daou Breton hen denjont er meaz gant kalz a boan. Digeri a reaz he zaoulagad hag e chomaz mantret, o velet en he gichen ar re en doa c'hoant da laza ne oa ket eun hanter-heur c'hoaz. An daou-man her lezaz, hag a ieaz kuit. Ar soudard o velet anezo o vont enn ho hent, a zavaz he benn da zellet outo, mœz ne lavaraz ger ebet.

E Guenet, oa lazet paotret iaouank a zouge var ho zok paper pe eun tam lien guen evit *cocarden*. Ma ne vije ket kavet e ty he dud an den iaouank klasket evit arme ar republik, devet oa an tyez, al loenet hag an ed. Lazit kement den a glasko sevel ar pavillon guen, oa lavaret dezo.

Mistri ar Republik e Guenet a lakeaz

veaux maîtres de la France leur indigne conduite. C'était la chasse aux prêtres non assermentés, c'est-à-dire aux prêtres fidèles à Dieu, qui avait exaspéré les paysans. Cette rage contre les prêtres a distingué les républicains français en tous les temps ; il est rare qu'en France un républicain persévère jusqu'à la fin dans la pratique et l'amour de la religion catholique. Ce qui est un signe évident du peu de convenance d'une république pour la France. Ici, mes amis, il ne s'agit pas de la Liberté des opinions ; un pouvoir qui essaie de détruire la religion ou de la violenter, est un pouvoir condamné aux yeux de tout catholique. Les Bleus eux-mêmes s'apercevaient du danger de leur conduite, et Gensonné et Gallois, ayant été chargés par les républicains de connaître la situation des esprits dans l'ouest, ces deux commissaires eussent voulu qu'on eût moins persécuté le clergé, car, disaient-ils, les populations de l'ouest ne seront pas hostiles à la Révolution, si on leur laisse leurs bons prêtres. Les Morbihannais marchèrent sur la Roche-Bernard, Rochefort, Redon, Guérande, Ploërmel et Pontivy ;

ar *garde nationale* da laza a daô-liou fuzil ar baysantet a reüze tenna d'ar sort. Ar re-man n'ho doa ken armou nemet ho birjer. Kant hag hanter kant oant lakeet er prizoun. Pe seurt sonj o peuz ? oa goulennet diganto. — Pa n'euz mui na Roue, na lezen, na beleyen, ni fell deomp kaout krog gant an *Nation*. Perag kass ac'hanomp pell euz hon bro? Mar d'eo red mervel, koulz mervel aman en hor bro. Cetu an doare ma lakee ar baysantet kalounek-man ar mistri-ze da ruzia euz ho c'hundu fall. Ar pez en doa lakeet ar baysantet da gaout kassoni euz ar Republik oa an dis-megansou gret gant ar Republikanet d'ar veleyen vad. Pa n'euz ket mui mistri mad, eme ar baysantet, ni en em zavo en eun taol a enep ar Republik. Ar republikanet e Frans o deuz e peb mare, beteg vreman, diskuezet kounar ha kassoni diouz ar veleyen vad. Gras dezho da zont guelloc'h. Beteg hen, ral eo guelet e Frans eur republikan chomet christen mad beteg ar maro. Peurvuia koulskoude ar gristenien gross-ze n'ho deuz ezom euz ar relijion nemet var ho zremenvan. Eur gouarnamant hag a ra brezel d'ar relijion katolik, a ra lezen-

les paysans s'emparèrent dans cette dernière ville d'une pièce de canon, le 15 mars 1793. En trois ou quatre jours l'explosion des campagnes avait ébranlé les 5 départements bretons. Ce ne fut pas la noblesse qui souleva les campagnes, ce furent les campagnes qui contraignirent les gentilshommes de se mettre à leur tête. Dès le mois de février 1791, les paysans de Sarzeau et des communes environnantes, s'étaient déjà assemblés au son du tocsin des paroisses; ils choisirent pour chef le comte de Francheville, ancien officier de marine, chargé d'ans et couvert de blessures, mais encore plein de force et de courage.

Descendants des Croisés, marchez à notre tête !
Soyez les champions de la cause de Dieu !
Et bientôt l'on verra notre Bretagne en fête,
Prier reconnaissante aux autels du saint lieu.

L'abbé Kerbiriou.

Quand les républicains ne trouvaient personne dans les villages habités par les chouans, ils brûlaient leurs maisons, leurs bestiaux, leurs blés. Ordre avait été donné aux soldats d'agir ainsi : Tuez, leur disait-on, tous ceux qui relèvent le drapeau blanc.

Voici, du reste, le texte d'une lettre

nou evit mirout euz tud eur vro da heuil ho relijion, a zo eur gouarnamant kondaonet. Mar fell d'ar Republik chom e Frans, a rank dont Republik katolik. Gensonne ha Gallois, daou komissær fall deuet evit lakaat ar Vendee hag ar Vreiz da senti euz al lezennou nevez, a skrive da Baris e kavent o dije ar baysantet sentet kentoc'h, ma na vije ket bet heskinet ar veleyen vad.

Paysantet ar Morbihan a gerzaz var ar Roc'h, Rochefort, Redon, er c'herriou tro-var-dro boteg Pontivy; eno e kemerjont eur pez kanol d'ar 15 a veurz 1793. Aben tri pe pevar devez ar baysantet en em savaz en eun taol a enep al lezennou nevez, er pemp departamant euz ar Vreiz. Ne ket an noblans a lakeaz an dud divar ar meaz da ober ar brezel, ar baysantet eo a ieaz da glask an noblansou en ho maneriou evit ho hencha d'ar brezel. E miz fever 1791, paysantet Sarzeau hag ar barreziou var dro oant deuet dija da glask evit ho komandi an aotrou Francheville, bet offiser var vor, deuet koz, goloët a c'houliou ; mœz leun a nerz hag a galoun en despet d'he oad braz.

Cetu aman darn euz eul lizer a skrive

écrite par les chouans pour expliquer aux républicains leurs intentions :

« Ce n'est pas pour tuer des concitoyens que nous avons pris les armes ; nous n'aimons pas la guerre civile, mais nous sommes forcés de tenir tête à ceux qui nous oppriment, et nous voulons vous obliger à écouter nos plaintes que vous avez si souvent méprisées. Pourquoi nous enlevez-vous toute notre jeunesse et ne nous laissez-vous pas de bras pour la culture de la terre ? Vous dites que l'ennemi menace le pays : qu'il vienne, nous le repousserons de bon cœur. Rendez-nous nos églises et nos anciens prêtres ; ils ont toujours été pour nous des pères et des amis. Rendez-nous aussi notre roi, car, après tout, nous n'entendons rien à votre république. Vous dites que nous sommes mal conseillés : nous n'avons pris conseil que de notre amour pour la religion et la liberté que vous prisez si fort. Ecoutez nos plaintes, portez-y remède, et nous deviendrons encore vos frères. »

La réponse à cette lettre ne fut jamais donnée ; la guerre n'en devint que plus ardente. Ceux qui se sont le

eur chouan breton d'ar republikanet kriz-ze :

« Neket evit kombati tud hor bro omp en em zastumet assamblez. Ne deo nemet evit ober deoc'h selaou hor c'hlemou disprijet ganeoc'h ken liez a veich. Na gemerit ket an oll dud iaouank evit ar brezel. C'hui lavar an enemiet a glask dont er vro. Mar teuont, ni en em zivoallo mad, ni a gombato gant kaloun. Rentit deomp da genta hon ilizou, hor beleyen mad, bet int bet atao evidomp tadou ha mignoned ; goude oll, rentit deomp-ni hor roue, rag n'ententomp ket ar republik. Ar garantez evit ar feiz hag ar guir liberte eo a gundu ac'hanomp. Selaouit hor pedennou, ha ni zeuio da veza breudeur evidoc'h. »

Ne oa ket gret a respount d'al lizer-ze : ar brezel a zeuaz goassoc'h evit kent.

Ar ro zo bet ar re vella er brezel-ze eo potret ar Vendee : ho hano zo meulet ha brudet en oll broiou euz an Europa.

plus illustrés dans ces temps de guerre civile, ce sont les Vendéens. Leur nom est devenu célèbre dans toute l'Europe. Cathelineau, simple marchand de laine et paysan vendéen, fut un de leurs principaux chefs ; sa belle conduite et ses vertus l'ont fait appeler le Saint de l'Anjou. Lescure, gentilhomme qui combattait avec lui, mérita le surnom de Saint du Poitou. Bonchamps, d'Elbée, La Rochejacquelein et une foule de gentilshommes qui ont combattu avec ces généreux paysans, ont désormais leurs noms écrits dans tous les nobles cœurs. Parmi ces braves soldats de la religion, il n'y avait point de haine ; les Vendéens savaient pardonner aux scélérats qui les persécutaient ; ils étaient fervents chrétiens et pleins de courage dans les combats. Ils ont montré au monde entier ce que peut un peuple qui a une foi vive et beaucoup de cœur ; ils ont tenu tête, pendant tout le cours de la révolution, à ces misérables devant qui tout le reste de la France tremblait et baissait la tête.

Toute la Vendée était divisée par métairies dont les fruits se partageaient entre les propriétaires et les cultivateurs ;



Kathelineau, marc'hadour gloan var ar meaz, ha labourer douar, oe lakeet ganto da gommandi, ha ker mad oa en he vuhez, ha ker stard d'ar vertuz ha d'ar relijion, ma zeo bet galvet Sant an Anjou.

Leskur, denchentil a gombate assamblez gantan, oa galvet Sant ar Poitou.

Bonchamps, d'Elbee, La Rochejacquelein ha kals a dudchentil all, a gombate gant ar baysantet kalounek-ze, ho hanoiou zo skrivet e kaloun an dud vad.

Etrezo ne oa ket a gassoni enep an adversourien ; paotret ar Vendee a ouie pardoni d'ar muntrerien, bess christenien vad ha leun a gouraich er gombat. Desket o deuz d'ar bed oll peger kaer eo da eur bobl kaout eur feiz kre hag eur galoun vraz. Dalc'het o deuz pen, epad an oll revolution, d'an dud fall-ze o deuz laket da blega dindanho an nemorand euz ar Frans.

Ne oa ket pell goude maro ar roue, ma zavaz trouz etre he vourrevien ; eur rumm a felle dezo laza an oll dud pinvidik er rouantelez, eur rumm all na

les relations entre ceux-ci et ceux-là étaient journalières et continuelles. Les uns s'affligeaient naturellement des pertes des autres, et se réjouissaient de leurs bénéfices. Toutes les métairies qui dépendaient d'un château, en faisaient comme partie, et les métayers composaient et complétaient la famille du seigneur. C'était à peu près de part et d'autre, les mêmes mœurs. Le noble présidait en père à toutes les phases de la vie du fermier : à son baptême, à son mariage et à sa mort. Il était son conseil et son avocat dans ses affaires, son confident dans ses joies et son consolateur dans ses chagrins. Il lui remettait son loyer ou même lui prêtait du grain et de l'argent dans les années de détresse. Il le faisait asseoir à sa table et le servait de sa main toutes les fois qu'il recevait sa visite. S'il y avait un malade à la ferme, tout le château accourait. La plupart des nobles familles vendéennes conservent encore ces mœurs patriarcales. Depuis que la levée de 300,000 hommes était décrétée, les jeunes gars vendéens se demandaient entre eux s'ils tireraient au sort. Non, fut leur réponse unanime. Mieux

c'houlennent ar maro nemet euz an dud a iliz, hag an duchentil hebken ; hag ar re-ze na glaskent ket kaout eur repuklik, mœs kaout Filip Orleans, leshanvet Egalite, evit beza ho roue. Ar reman a gollaz er *jeu*, ha neuze ne oa fin ebet d'al lazerez e Paris, hag e kals a guerriou. An amzer-ze zo galvet e gallek *la Terreur*, e brezounek, amzer ar spount.

E Pariz en eun devez oe dibennet eur c'harrad marc'hadourien euz a ger, tregont anezo. Eun devez all anter kant den, etrezo eun den gouiziek meurbet, an aotrou Lavoisier. Rag, emezo, ar Republik n'en deuz ket ezom a dud gouiziek. Dibennet e oe ive eun den iaouank a ree guerziou kaër, André Chénier : araok mervel a skoaz var he dal en or lavarout : m'em boa koulskoude eun dra bennag aze. Ar Republik na garie ket an dud a skiant.

Ar Vendee oa lodennet dre verouri, an eost vije lodet etre an aotrou hag ar merour ; bemdez en em gave kenvret an aotrounet hag ho verourien, ha setu tud mignonet etrezo. An eil hag egile o

vaut mourir au pays qu'à la frontière. Puisqu'il faut mourir, disaient-ils, mourons au pays et mourons pour la liberté de nos consciences et de nos foyers.

Oui, oui, nous combattrons s'il faut tirer le glaive
Pour protéger le sol et la foi des aïeux.
Entre les Bleus et nous désormais plus de trêve !
Et qu'importe la mort ! on meurt libre et joyeux...

L'abbé KERBIRIOU.

Venez tirer, ou vous allez mourir, disait, le 10 mars 1792, aux jeunes gens de Saint-Florent, un commissaire de la République, leur montrant du doigt une couleuvrine chargée à mitraille. Nous préférons mourir, fut leur héroïque réponse ; aussitôt un coup de canon part et laboure les rangs des conscrits ; mais ceux-ci se sont rués sur la pièce et assomment à coups de bâton, artilleurs et commissaire. Dans leur retour triomphal, ils rencontrent Cathelineau qui pétrissait son pain. Eh bien ! jeunes gars, leur dit-il, il faut y penser ; ce que vous venez de faire demande de la suite. Ils se rangent autour de lui. Il faut chercher les gentilshommes, leur dit-il ; nous sommes aussi braves qu'eux, mais ils sont plus savants que nous. Plusieurs de ces gentilshommes furent forcés par les paysans de se mettre à leur



doa nec'hamant pa vije eost fall, ha laouenedigez pa oe eost mad. Merouriou eur c'hastel oa en dro dezan hag ar verourien oa evel lod euz tud tosta an aotrou. Paysant ha denchentil a veve tost da vad er memez giz. An aotrou na vanke ket mont da vadiziant, na da euret he verour, ha pa varve a ie d'he beziat. He guzulier hag he alvocad oa en he afferiou, silaou a ree anezan en he joaiou hag he frealze en he c'hlac'har. An aotrou na gemere ket he lod en he bez, pa oa re fall an eost, presta a ree d'he verour arc'hant hag ajou pa oa bet goal vloavez. Lakaat a ree anezan da azeza dioc'h he daol, hag he serviche he unan pa zeue ar merour d'he visita. Ma oa eun den klanv er verouri, oll tud ar c'hastel a rede dy. Breman c'hoaz ar giz zo evel-se gant noblans ar Vendee evel gueich all gant ar Batriarchet.

Abaoue oa deuet ar c'helou a renke kaout ar Republik 300,000 den iaouank d'hen difen, paotret ar Vendee na fellaz ket agren tenna d'ar sort. Mar renkomp mervel, mai vomp enn hor bro kentoc'h



tête. Cathelineau devint leur généralissime, il avait près de lui 42 de ces parents.

Plusieurs de ces farouches républicains furent pris les pieds dans le sang et les mains dans le sac. Il n'y avait souvent d'autres motifs aux dénonciations contre les bons citoyens que le désir de s'approprier leurs biens.

Les biens des églises et les vases sacrés monnayés devaient, disaient-ils, produire 800 millions ; 200 millions seulement revinrent au trésor public ; le reste devint la proie des austères républicains spoliateurs.

Peu de temps après la mort du roi, la division se mit parmi ses bourreaux. Une partie voulait faire périr, en France, tous ceux qui possédaient quelque bien ; ils ne voulaient laisser vivre aucun noble, aucun prêtre, aucun bourgeois. L'autre partie ne voulait que la mort de la noblesse et des prêtres ; elle voulait le règne de la bourgeoisie sous l'autorité de Philippe d'Orléans, surnommé Egalité, et c'est le célèbre parti des Girondins. Ceux-ci durent céder ; le parti violent l'emporta.

A Paris, on fit mourir sur l'échafaud



c'halvez ar gomun, sevel da seiz heur euz ar mintin ar *c'hillotin* santel, evit ma jomo keit a lavarin var blacen al liberte. D'an devez ha d'an heur merket, ar *guillotin* a oa prest.

Dirag ar c'hillotin oa savet eun dorgen tammou koat evit ober eur Menez (*La Montagne*) ; ar c'hillotin santel oa evelze e fas ar Menez Santel. Ha ne oa ket an dud-ze kriz ha mil gueich sod, sod magn ? Div heur goude, ar *municipalite* a gasse al lez-varn didruez e japel *ar Marine*, deuet da veza *Temple de la Concorde*, ha var ar mogeriou oa skrivet : Justis ar bobl !!

Ar re genta barnet dre al lez-varn goadek-ze, oa an aotrou *de Rougemont*, officer a vor ha daou zen iaouank flamm, *Charles Le Dall de Kereon* ha *Louis de Montécler*, a varvaz e kristenien vad, leun a fizians e Doue. Ho lizirou diveza d'ho c'herent, lizirou a big ar galoun pa ho lenner, a ziskuez ho feiz hag ho relijion.

Ker Brest oa skoet gant spount hag horrol, o klevout an tri maro kriz-ze.

et au jour dits, la guillotine était en place. Un monceau de bûches simulant une montagne avec ses anfractuosités, faisait face. La *sainte guillotine* eut ainsi, pour pendant, la *sainte montagne*. A deux heures de là, la municipalité installait le tribunal révolutionnaire dans l'ancienne chapelle de la Marine, devenue le *Temple de la Concorde*, et sur la façade de laquelle on voyait inscrits ces mots : *Justice du peuple*.

Les premières victimes de ce tribunal de sang furent : M. de Rougemont, lieutenant de vaisseau, et deux enfants, Charles Le Dall de Kereon et Louis de Montécler, qui moururent en chrétiens, pleins d'espoir en Dieu. Leurs lettres d'adieu à leurs parents, lettres bien touchantes, en font foi.

La ville de Brest fut frappée de stupeur et d'effroi à la nouvelle de cette triple exécution. Les rues furent plusieurs jours désertes. On n'y voyait que les membres de la société populaire, les soldats du bataillon de la montagne et les tricoteuses, chantant en chœur le *Çà-ira* et la *Carmagnole*.

Ce n'était là que des préludes : le 9 ventôse, 27 février 1794, la ville de

Epad meur a zevez ne oa guelet den mui er ruiou. Na vije guelet o tremen nemet ar Republikanet goassa ha ganto soudardet ar Menez, ha merc'het fall oc'h ober stam hag o kana *Çà-ira* hag ar *C'harmagnole.*

An dra-ze ne oa netra skoaz ar pez a erruaz goude : d'an 9 ventose, 27 fever 1794, ker Brest a zihune e kreiz ar Spont. An taboulin a gomans da skei da bemb heur euz ar mintin. Doriou ker zo sarret, soudardet a zo lakeet er ruiou peb hanter-kant kammet da eveziat. Da c'houerc'h heur, furcha a rer an tyez, ha kalz tud zo lakeet er prizoun. Ar 25 ventose, 14 meurs 1794, ar c'hillotin oe kasset var blasen ar C'hastel, hag eno e oa dibennet an aotrou Coz, euz a Boullaouen, d'an oad a 48 bloavez. Ar c'hristen mad en doa digemeret ar bælek-man oe kasset kuit euz ar vro ; he hano oa Nedelec. Daou vartolod breton, ar Gouy, euz a Guerand, ha Jezekel, euz a Bloumoger, oant kondaonet ar c'henta d'ar maro, an eil da veza kasset er broiou pell. An aotrounet

Brest se réveillait en sursaut en pleine Terreur. La générale battit dès cinq heures du matin, les portes de la ville furent fermées, on plaça des sentinelles dans toutes les rues, à cinquante pas les unes des autres ; à six heures précises, on commença la visite des personnes et des maisons et l'on arrêta toutes les personnes suspectes. Le 25 ventôse, 14 mars 1794, fut guillotiné sur la place du Château, à Brest, où l'on avait fait transporter la guillotine, l'abbé François Le Coz, de Poullaouen, âgé de 48 ans. Le brave chrétien, qui lui avait donné asile, fut condamné à la déportation. Il se nommait Nédélec. Deux marins bretons, Le Gouy, de Guérande, et Jézéquel, de Ploumoguer, furent condamnés les jours suivants, le premier à mort, le deuxième à la déportation. L'abbé Jean Drévez, curé de Recouvrance, fut guillotiné ensuite ; puis MM. de Kerléan, père et fils, furent condamnés à la déportation. Mlle Anne Pichot Kerdizien, pieuse, charitable, la providence des pauvres de son quartier, ayant été dénoncée par des meneurs du Faou, fut guillotinée, et après elle, les abbés Jean-Marie

Kerlean, an tad hag ar mab oant ive kondaonet d'an harlu ; an demezel Anne Pichot Kerdizien, leun a vadelez evit ar beaurien, oe ive dibennet e Brest. E Lesneven, an aotrounet Jean-Marie Habasque ha Guillou Peton, beleyen, oant dibennet en eun taol kont gant Ance pe Hans, bourreo Brest ; beac'h en doa da gaout lojeiz er ger-ze. Lesneviz a gemere aliez hent ar vered evit mont da bidi var beziou ar veleyen vadze, evel ma ree ar gristenien genta var bez ar verzerien.

An 28 germinal oa dibennet eur soudard kanonier ; an 2 floreal, eur c'hemeneur. Oll, abalamour o doa en em glemmet euz ar Republik hag o doa diskuezet keuz da veza kollet ar Roue. An 23 floreal oa dibennet an aotrou Sebastien Rolland, person Trebrivant.

Erfin, an 20 euz ar miz maë 1794 oe dibennet e Brest 26 euz renerien ar Finister. Royou-Guermeur ha Perrin na heanent da c'houlen ho maro ; Guermeur, Guezno ha Marek a glaskaz ho savetei ; hogen en aner. Difennet oant

Habasque et Guillaume Peton, qui furent conduits à Lesneven. En quelques instants, Ance ou Hanss, le bourreau qui ne trouvait pas un logement dans tout Brest, eut tranché la tête à ces deux confesseurs de la foi, sur la tombe desquels les habitants de Lesneven se rendirent en foule pour prier comme aux tombeaux des martyrs.

Le 28 germinal on guillotinait un simple canonnier ; le 2 floréal, deux charpentiers ; le 11 floréal, un tailleur ; tous pour s'être plaints de la tyrannie de la république, et avoir manifesté des regrets pour la royauté. Le 23 floréal, 14 mai, fut exécuté l'abbé Jean-Sébastien Rolland, curé de Trébrivant (Côtes-du-Nord). Enfin, le 20 mai 1794, eut lieu l'exécution, à Brest, de vingt-six des administrateurs du Finistère, que poursuivirent de leur haine, à la barre de la Convention, Royou-Guermeur et Perrin, lorsque Guermeur, Guezno et Marec essayaient en vain de les sauver. Ils furent défendus avec dévouement et talent par messieurs Le Hir et Riou-Kersalaün. Aussitôt condamnés, on procéda à leur fatale toilette, et Ance, le bourreau, les réclama. Impossible de

mad koulskoude gant an alvokaded An Hir ha Riou-Kersalaun. Deoc'htu ma oant kondaonet, oant goulennet gant ar bourreo. N'eller ket lavaret pegen glac'haret oa an dud e Brest. Kalonou an oll dud vad oa rannet. Daou euz ar re kondaonet oa euz a Vrest : *Aymez* ha Per *de Bergevin*. Charles Baneat, mær Keraez, a oa ive etouez an dud kez-ze kondaonet d'ar maro ; mæz eur c'hristen mad oa bet atao, ha ne doa kemeret perz ebet e fallagriez ar re all. Ho goad skuillet heb eur varn eon, en deuz goalc'het ho goal-oberou. Lavaret a rer e oa bet skrivet dre avans ar paperiou a verke oant decedet.

Goude ar 26 renerien euz ar Finister, dibennet e Brest d'ar miz maë 1794, oe dibennet ive unan euz ar goassa dispac'herien, Thomas Raby, oajet a 23 bloaz. An aotrou Doue a leze an dispac'herien d'en em punissa an eil egile. Ar re a zeue ar grenva a ree dibenna ar re o doa kollet ganto ; mæz ar re zo bet peurvuia lakeet d'ar maro, dre vilierou, en amzer ar Revolution, eo ar veleyen hag an dud vad.

peindre la consternation et la douleur de la ville de Brest qui avait, parmi ces infortunés, deux de ses enfants, Aymez et Pierre de Bergevin. Charles Banéat, maire de Carhaix, était aussi parmi eux ; il était homme de bien et n'avait pas eu les faiblesses de plusieurs de ses compagnons d'infortune dont le sang, injustement versé, a lavé les fautes. On avait, dit-on, poussé la cruauté à leur égard jusqu'à rédiger leurs actes de décès d'avance. Après eux périt aussi un ardent et fougueux révolutionnaire, Thomas Raby, qui fut guillotiné à l'âge de 23 ans. C'est ainsi que Dieu permettait que les révolutionnaires se punissaient les uns les autres ; mais ceux qui étaient surtout les victimes de la guillotine, c'étaient les prêtres et les gens de bien.

Robespierre, fatigué de l'athéisme, décréta l'existence de l'Être suprême et l'immortalité de l'âme ; en conséquence, il ordonna, en tous lieux, en l'honneur de l'Eternel, des fêtes païennes et sacrilèges. A Brest, elle eut lieu sur le cours d'Ajot, où l'on dressa un autel en carton. Un pontife, couvert de sang innocent, et suivi de prêtresses à moitié

Er mare-ze euz ar revolution, Robespierre a c'hoanteaz sevel eur relijion en he giz : ordren a reaz, dre eul lezen d'an oll Francisien, anaout eun Doue eternel hag eun ene' immortel.

E Brest, an iliz evit enori an Doue eternel-ze oa plaç ar bourmenaden ; eno oa savet eun aoter paper ; eur man bælek, hag en doa skuillet goad an dud vad, a zeuaz d'an aoter-ze heuliet gant merc'het diskiant, anter-visket, pe evit lavarout ar virionez, kasi en noaz !

Evel-se a ree neuze lod euz an dud goab euz an Aotrou Doue. Na zaleaz ket da ziskuez dezo e oa e guirionez an Doue oll galloudek, an Doue eternel, an Doue a viskoaz ; eur mis goude ar sotoniou-ze, Robespierre, an dibenner braz, oa dibennet d'he dro, hag assamblez gantan he gonsortet Kouthon ha Sant-Just. Poent oa dezo kaout ho fegement ! Ar re a choume mistri var ho lerc'h, skuiz da skuilla kement a voad, a roaz eun neubeut a hean d'al lazerez hag a beoc'h d'ar vro. Neuze oe dibennet ive Karrier, en doa lammet ar vuhez digant dek mil

vêtues, présenta l'encens à l'Etre suprême. Dieu ne tarda pas, en effet, à faire sentir aux républicains qu'il existait un vengeur de l'innocence opprimée ; car une partie des compagnons de Robespierre, étant fatiguée de sa tyrannie, se révolta enfin contre lui, et il fut guillotiné avec ses compagnons Couthon et Saint-Just. Carrier suivit bientôt son patron sur l'échafaud. Il avait fait périr dix mille victimes, lui seul, sans que personne osât lui faire un reproche, excepté le maire de Nantes et un autre.

Celui qui met un frein à la fureur des flots,
Sait aussi des tyrans arrêter les complots.

Telle fut l'inscription quasi prophétique que Prieur de la Marne fit inscrire sur le cours d'Ajot, à Brest, pour la fête de l'Être suprême qui devait bientôt arrêter tous les complots de ces tyrans montagnards au 9 thermidor. L'inscription était écrite le 8 juin 1794 ; le 27 juillet, la France était délivrée de Robespierre. Il y a eu deux sortes de monstres pendant la révolution : les uns absolument tels de tous points, dit Mgr Dupanloup. Par exemple : Chaumette, Hébert, Marat, Carrier, gens perdus de dettes, de vols, ou natures sanguinaires

den, heb n'en doa kavet den d'er rebeich dezan, nemet daou.

> Na zeul ket pelloc'h, eme Doue d'ar mor,
> Skei ran ar re fall gant ar brassa rigor !

Setu aze ar pez a verke ar c'homissær *Prieur de la Marne* var an aoter paper savet e Brest evit gouel an Doue eternel hag e guirionez, e ber amzer, ar guir Doue a skoaz varnezo gant ar brassa rigol ; an dra-ze oa skrivet e Brest d'an 8 a viz even 1794, ha d'ar 27 a viz gouere, ar Frans oa delivret euz Robespierre. Daou seurt tud fall a zo bet oc'h ober torfejou epad ar Revolution : *Chaumette, Hébert, Marat, Karrier*, tud karget a zlee, dreberien arc'hant, tud kontant da skuilla ar goad, abaoue ho iaouankiz-oll. Ar re all a vije bet tud ha n'ho defe ket gret trouz braz, penefe ar Revolution. Ho c'halonou, leun a ioulou fall ha mezuz a gavaz, en amzeriou trist-ze, lec'h d'en em zizkuez. *Robespierre, Pétion, Fouquier-Tinville, Simon* ar c'here oe euz ar re-ze. Evel-ze en deuz skrivet an aotrou'n eskop *Dupanloup*. Etouez an daou seurt-ze e kaver *Jean-Bon-Saint-André*, protestant,



et froidement atroces avant même que la révolution eut éclaté. Les autres avaient, avant de se révéler, une vie ordinaire, exerçant chacun leur métier, mais ayant au cœur des passions basses, encore inconnues, auxquelles l'occasion donna promptement carrière : Robespierre, Pétion, Fouquier-Tinville, Simon lui-même, furent de ceux-là. La révolution mettant en ébullition et faisant éclater ce qui couvait au fond de ces âmes, en fit des monstres. De ces deux espèces de scélérats, participèrent Jean-Bon-Saint-André, ancien pasteur protestant, Lequinio, Dubois-Crancé, Laignelot, Carrier et Bréard, Prieur de la Marne, Blad, Guezno et Royou-Guermeur, qui firent en ces temps affreux le malheur de la Bretagne.

Nous avons déjà dit que le Finistère, et dans le Finistère le district de Brest, furent des plus ardents pour la révolution. Les fédérés bretons prirent une part active à toutes les journées sanglantes contre le vertueux Louis XVI.

Le 13 thermidor, 31 juillet, le père du général Moreau et Mlle Jacob de Kerjégu furent décapités malgré la chute de Robespierre. Ragmey, président du tri-

*Lequinio*, *Dubois-Crancé*, *Laignelot*, *Bréard*, *Prieur de la Marne*, *Pochole*, *Blad*, *Guezno* ha *Royou-Guermeur*, muntrerien, a reaz malheur hon bro Breiz.

Lavaret em euz eo ar Finister, ha diabarz ar Finister, district Brest, oa bet euz ar re voassa en dispac'h pe revolution. Ar re falla euz ar Vretoned zo en em gavet e Pariz e kement dispac'h bet a enep ar Roue mad Louis XVI.

Hag e Brest, en despet da varo Robespierre, oa dibennet c'hoaz an Tad Joseph, kapusin (Youen Mevel) ha gantan diou sœurez, Le Coant ha Barbe Jago, evit beza kuzet ar bælek santelman e Montroulez. An 13 *thermidor* (31 juillet), tad ar jeneral *Moreau* hag an demezel *Jacob de Kerjegu* oant dibennet, ha koulskoude, evel el lavaran deoc'h, an dra-ze oa varlec'h maro *Robespierre*. *Ragmey*, presidant lesvarn Brest, ha *Palis*, mez kaozeal anezan, oant bet stravillet koulskoude o klevout maro an *Tyran*.

D'an 18 ha d'an 19 *thermidor*, oe dibennet an aotrou *Malescot-Kerangouez* hag

bunal révolutionnaire de Brest, et l'infâme Palis, furent consternés de la mort du tyran. Cependant, les 18 et 19 thermidor, furent décapités M. Malescot de Kerangoué et Charles-Marie Delaporte Belval, un des fondateurs et des membres les plus ardents de la société populaire de Brest. O justice de Dieu !

Ils étaient bien hardis les terroristes de Brest, car un décret de la Convention du 11 thermidor avait suspendu les tribunaux révolutionnaires, et celui de Brest condamnait toujours.

Enfin, le 30 thermidor, 17 août 1794, on reçut à Brest l'arrêté du Comité de Salut public du 24, portant que Ragmey cesserait ses fonctions, et que ses papiers seraient saisis. Mais Prieur de la Marne, son complice, éluda les ordres du Comité. Tous ces scélérats s'entendirent entre eux, et malgré les louables efforts des habitants de Brest, entre autres Olivier de Bergevin et Castelnau, aucun d'eux ne fut puni. Ce ne fut que lors de la mission réparatrice de M. Palasne de Champeaux, qu'on procéda, le 27 avril 1795, à l'arrestation des principaux terroristes, dont Le Barz, Pasquier, Julien Jullien, Nouvel du Faou, etc., au nombre

ive eur goal den, Belval, en doa savet ar *Société populaire* e Brest, mam an oll grimou er ger-ze. O justis euz barnediges Doue !!

Ann dud fall euz a Vrest oant hardis kenan ; rag douget oa bet e Paris eul lezen evit mirout euz al lezvarn, e kement lerc'h euz ar Frans, da gondaoni mui ; ha koulskoude lesvarn Brest a gondaone atao an dud vad d'ar maro, hag a lakee ho dibenna.

Erfin, d'an 30 *thermidor* (17 eost 1794), oa difennet da Ragmey kondaoni ken, hag he baperiou oa seziet. Mæz *Prieur de la Marne* hag he vignonet na zentzent ket, hag en despet da glemmou Brestis, ispicial *Olier de Bergevin* ha *Kastelnau*, an dud fall-ze n'int ket bet kastiet. Ne oa nemet pa zigouezaz e Brest an aotrou *Palasne de Champeaux*, ar 27 ebreul 1795, ma oe gret prizounerien an dud fallman : Ar Barz, Pasquier, Julian Jullien, Nouvel euz ar Faou ha re all beteg eiz var'nugent. Barnerien kriz amzer an dispac'h en em guzaz, ha na oant ket goalgasset.





de vingt-huit. Les membres du tribunal révolutionnaire s'étaient dispersés et aucun de ces hommes horribles ne fut puni. S'ils furent horribles dans leurs sentiments et dans la plupart de leurs actes, ils furent risibles à Brest pour la manière dont ils voulurent concilier, parmi les marins de l'escadre, la discipline militaire et les principes républicains.

Dès le mois de novembre 1792, une insurrection ayant éclaté à bord du *Patriote*, ce furent des bourgeois qui vinrent interposer leur autorité entre les officiers et les matelots, et il n'y eut pas de punitions. Le 13 juin 1793, nouvelles insurrections sur la *Bretagne* et sur le *Terrible*. Après bien des harangues de la municipalité, on enferma Bonhomme et Turpin, les deux plus mutins des matelots à Pontaniou. Mais tout se terminait toujours par donner tort aux officiers. Le 28 juillet 1793, l'escadre de Morard de Galle manquait de farine, d'eau, de bois, de salaisons, de fromages, de légumes secs. Tous les officiers étaient en suspicion, les matelots prêts à la révolte. Eh ! mes amis, il n'est pas toujours gai d'être en république.

An dud-ze leun a grizder hag a grimou, oa sod-tre, pa felle dezho lakaat ar vartolodet da zenti ouz ho offiserien, goude ober anezo republikanet fall ha dizentuz.

Evel-ze d'ar miz du 1792, ar vartolodet o doa gret ravolt er bours ar *Patriote*. Bourc'hizien Brest a zeuaz var ar vatimant da lakaat ar peoc'h da ren, ha ne oa punisset den. D'an 13 even 1793, ravolt adarre var ar *Bretagne* ha var an *Terrible* ; lakeet oa *Turpin* ha *Bonhomme*, ar re voassa euz ar vartolodet-ze er prizoun e Pontaniou. Ar gaou oa lakeet peurvuia var gein an offiserien.

D'an eiz var'nugent a viz gouere 1793, an dud a vor e Brest, n'ho doa na bleud, na dour, na keuneud, na kig-sal, na fourmaj, na legumach seac'h. Ar republikanet o doa disfizians euz an oll offiserien hag ar vartolodet oant douget d'en em zevel en ho enep. Guelout a red, va mignonet, beza en eur Republik evel-ze, neket eun dra laouen.

Erfin, d'an 22 a viz kerzu 1793, an offiserien oant lakeet er prizon ; an aotro-

[redacted]



Enfin, le 22 décembre 1793 furent arrêtés les principaux officiers de la flotte. MM. Duplessis-Grenedan et de Coetnempren furent exécutés à Paris le 12 janvier 1794 ; les contre-amiraux Le Large, Morard de Galle, etc., destitués, et Villaret-Joyeuse mis à leur place. Celui-ci avait donné dans l'œil à Jean-Bon-Saint-André, qui avait fait enfermer au château de Brest une cinquantaine d'officiers de Marine sur de simples soupçons. Parmi ceux qui les remplacèrent, plusieurs étaient si incapables, qu'ils étaient un sujet de risée pour les officiers et les matelots. La France en porta les frais, car la nouvelle étant arrivée à Brest que les Anglais allaient enlever un convoi de blé en voie de navigation pour cette ville ; l'armée navale française voulut sortir du goulet, mais l'incapacité des nouveaux officiers était telle, que quatre des vaisseaux furent brûlés ou brisés, car ni officiers ni matelots ne connaissaient leur métier ; ils avaient seulement du courage pour se battre, et dans leur déroute ils le montrèrent, et lorsque Jean-Bon-Saint-André monta sur le vaisseau *La Montagne* pour le combat de

net Duplessis-Grenedan hag an aotrou Koetnempren oant dibennet e Paris d'an 12 a viz genver 1794. An Amiralet oant torret, ha *Villaret-Joyeuse* laket en ho lec'h ; rag deuet e oa mignon da Jean-Bon-Saint-André. Heman en doa laket kloza e kastel Brest var dro hanter-kant offiser a vor, kasi evit netra tamallet dezo. Ar re oa lakeet en ho flas oant ken diguiziek euz ho c'harg, ma roent lerc'h da c'hoarzin d'ar vartolodet koz.

Ar Saozon o doa c'hoant da gemer an ed kasset da Vrest, hag a dostaaz beteg ar Mulgul. Ar republikanet a zeuaz gant batimanchou brezel evit ho c'hombatti. Mæz ne oa mui ofisour ebet hag a ouie he vicher, pa zeo guir e oa bet dibennet pe prizouniet ar re oa araok ; evel-ze pevar lestr braz en em zraillaz o klask dont er meaz euz ar rad. Koulskoude, ma ne oant ket mad da gundui listri, e oant ter d'ar gombat.

Pa bignaz ar protestant fall Jean-Bon-Saint-André var lestr braz ar Menez (La Montagne), koll a reaz hag ar viktor ha kalz listri. Mez var an dud fall-ze, leun a

[redacted]



prairial, il fut battu et perdit des navires. Au retour de l'escadre malheureuse, la ville et le port étaient encore menacés de la famine, qui resta suspendue sur la ville de Brest comme l'épée de Damoclès longtemps encore après la Terreur. Les bienfaits de la République se perpétuaient indéfiniment. Voilà l'histoire vraie d'une des villes de la France, jugez des autres par celle-ci.

Ne croyez pas que j'aie tout dit ce qu'a souffert la ville de Brest pendant la révolution, c'eût été trop long.

---

## TRENTE-CINQUIÈME VEILLÉE

Au combat, les chouans, marchez à notre tête,
Défendeurs du Pays, Tintenlac, vrai Breton,
Et bientôt l'on verra notre Bretagne en fête,
Sous le soleil de mai, parcourir nos vallons.

Abbé Kerbiriou

Vous exprimer la joie qui se répandit partout à la nouvelle de la mort de Robespierre, je ne le pourrais pas.

Combien n'y en a-t-il pas d'entre vous qui ont entendu leurs parents leur dire : « J'allais périr sur l'échafaud, quand arriva la mort de Robespierre ! » Tout le monde commença à respirer ; cependant, ce n'était qu'une diminution de

warizi ouz an dud vad, kriz ha teir gueich sod! ar re-ze koulskoude a zo bet mistri e Frans keit amzer! Pa zeuaz al listri hanter-bruzunet en dro e porz Brest, aoun oa e ker rag ar gernez ha pell a jomaz er stad truezuz-ze. Cetu lod euz istor ker Brest epad an dispac'h; istor maleüruz; peb ker euz a Frans a oe henvel outi. Ha koulskoude n'em euz ket lavaret deoc'h pen da ben ar pez en deuz gouzanvet ker Brest epad ar Revolution; re hir vije bet al leor.

## PEMPED NOSVEZ HA TREGONT

Ar chouantet a zo tud vad, hi zo guir gristenien,
Savet da zifen hon bro, ha derc'hel hor beleien...
Ar chouantet a zeue euz a bep korn a Vreiz,
Euz a Dreger, euz a Gerne, hag euz a Venet ivez!
(*Barzaz-Breiz.*)

N'hellan ket lavaret deoc'h ar joa en em skignaz dre ar vro, o klevout oa maro Robespierre. Pegement ac'hanoc'h o deuz klevet ho zud o lavarout : Pignat em bije renket var ar chafîault ma na vije ket bet lakeet Robespierre d'ar maro. Koulskoude, en despet d'ar c'hoant a helle kaout an dud choumet e pen ar republik da ober peoc'h d'ar vro, ar

[redacted]



maux : il ne pouvait y avoir une paix réelle. La fumée des chaumières brûlées par les républicains s'élevait encore vers le ciel ; l'odeur du sang des parents et des amis était encore toute fraîche ; les champs portaient encore les traces de la moisson ravagée. Les chouans restèrent en armes ; ils portaient ce nom de trois frères qui, les premiers, avaient conduit les paysans au combat. Les chouans les plus célèbres sont : Georges Cadoudal, meunier ; Guillemot, aussi meunier, surnommé le roi de Bignan ; Le Mercier, compagnon de Georges ; Gambier et bien d'autres. Ils portaient au bras ou sur la tête un mouchoir blanc, ou à leur chapeau une cocarde blanche ; au cou, un scapulaire ou un chapelet. Les gentilshommes qui se trouvaient parmi eux ne se distinguaient que par un galon d'or ou d'argent au collet. Au Guéméné, ils renversèrent l'arbre de la liberté et brûlèrent les papiers de la municipalité. Calan, l'un d'eux, surnommé Salomon, ayant été pris au château de Kerdréan, près du Faouet, où il s'était caché sur le ciel d'un lit, fut tué en route par son escorte, qui craignait qu'il fut délivré par ses compagnons.

peoc'h na helle ket beza paduz. Mogedi a ree c'hoaz an tyez devet gant ar republikanet ; goad ar gerent lazet ganto a oa toum c'hoaz ; hag ar parkeier a zouge ive merkou euz an eost distrujet ganto. An dud gret kement a zrouk dezo, oa en em dennet er c'hoajou ; aliez e teuent alesse da spounta ar re oa bet penkaoz euz ho malheuriou. Ar re-ze eo zo bet galvet chouantet euz hano tri breur hanvet Chouan, gant eun neubeut tud kalounek, hag o deuz kombattet ar republik. An darn-vuia euz ar chouantet a oa tud vad, a heulie skuer paotret ar Vendee, hag a gombatte evit ho feiz, ho relijion hag ho buhez.

Evit lakaat disprija ar chouantet, ar republikanet a gassaz e Breiz tud euz ar galiou a zue ho bisaich evit na vijent ket anavezet, hag o kemerout hano eun den anavezet mad er vro, e rejont muntrou euzuz ; laza a reent tud fall ha tud vad, evel ma sonje dezo, evit kaout ho arc'hant.

Pennou ar chouantet oa da genta : Jorch Kadoudal, miliner kalounek, a gombattaz beteg ar maro, hag en deuz savet he hano ken huel ; Mercier he gonsort ; Guillemot, lezhanvet roue Bi-



On fit offrir la paix aux vendéens et aux aux chouans, s'ils voulaient quitter leurs armes et reconnaître la république. Le plus grand nombre d'entre eux fut gagné par de belles paroles. Charette, Fleuriot, Sapinaud, Couétus, Briac et Trotouin, chefs vendéens, vinrent à la Jaunais, près de Nantes, pour conclure la paix. Voici quelles en furent les conditions : Que les républicains respecteraient la religion ; que l'on rappellerait les prêtres non assermentés ; que les Vendéens seraient seuls chargés de la défense de leurs côtes et qu'ils ne seraient point appelés au service de la République ; que l'on rebâtirait les maisons brûlées par les républicains, et que l'on donnerait un million d'indemnité aux victimes de la révolution.

Après la signature de cette paix, dont les conditions ne furent pas observées, Charette et ses compagnons de gloire traversèrent triomphalement la grande place de Nantes à cheval, et portant à leurs chapeaux des cocardes blanches et de beaux panaches blancs. Plusieurs des chouans de la Bretagne se rendirent aussi à la Mabilais pour y signer la paix. Georges Cadoudal et Louis de Frotté,

gnan ; Gambier ha kals a re all, oll divar ar meaz, soudardet ar roue hag ar feiz. Ar re o doa beuzet pe dibennet an drederen euz tud ar rouantelez a ioue forz a enep ar chouantet. An aotrounet a gombatte assamblez gant ar chouantet oa guisket evelto, nemet e tougent var ho chupen eun arouden aour pe arc'hant en dro d'ho gouzoug ; pe aliessoc'h c'hoaz eur mouchouer guen en dro d'ar pen pe stag diouz ar vreac'h. Avoichou e tougent var ho zok eur gokarden ven, ar chapelet pe ar skapulœr oa lakeet en dro d'ar gouzoug. Pa felle dezo beza dianavezet, na lakeent merk ebet var ho habit. Ar chouantet a zevas paperiou ar municipalite hag a ziskaraz guezen al liberte er ger a Guemene. Kalan, hanvet Salomon, oe paket gant ar re c'hlaz e kastel Kerdrean, tost d'ar Faouet ; kuzet oa var zu eur stol guele, lazet oe en hent gant ar re hen dalc'he prizouner, er mare ma o doa santet a dostee ar chouantet evit he savetei.

Ar peoc'h oa kinniget d'ar chouantet, ma lezent ho armou, hag anajent ar republik. Gounezet oa an darn-vuia anezo dre gomzou kaer. Charette, Fleuriot,



plus avisés que les autres, n'y vinrent pas, sachant bien qu'une paix avec les républicains ne pouvait être que tromperie.

L'un des chefs de chouans répondit aux propositions de paix des républicains en ces termes : « Vous nous invitez à revenir dans nos foyers et à cesser la guerre. Croyez-vous que nous soyons assez fous pour ne pas nous défier de vous qui nous demandez avant tout de vous livrer nos armes ? Toutes nos paroisses sont couvertes de vos soldats, une fois que vous nous aurez désarmés, il vous sera facile de nous tuer. Commencez par éloigner vos troupes, alors nous nous consulterons. Vous avez commencé par offrir de l'or aux chouans s'ils voulaient livrer leurs chefs, maintenant vous nous offrez le pardon à tous. On n'accorde le pardon qu'à ceux qui ont fait le mal ; nous n'avons fait qu'user d'un droit en défendant notre vie. Nous sommes restés comme était la France il y a dix ans ; alors nous avions un roi, nous le reconnaissions et lui obéissions tous. Comment voulez-vous que nous lui préférions ceux qui ont fait mourir nos pères, nos mères, nos frères et nos

Sapinaud, Kouetuz, Briak ha Trotouin, euz ar Vendee, a zeuaz da eur maner da bedir leo euz a Naonet evit ober peoc'h gant ar republik. Setu ar pez oa skrivet eno : Ar relijion vo enoret, ar veleyen vad galvet en dro. Paotret ar Vendee a zivoallo ho unan ho c'harter. Na ielo den euz ar Vendee da servich ar republik. Saet vo en dro an tyez devet gant ar republikanet, ha roet daou villion arc'hant d'ar re o deuz kollet gant ar republikanet. Pa oe sinet ar peoc'h-ze, ha na badaz ket pell, rag ar republikanet na zalc'hont ket d'ho fromessaou, Charette hag he gonsortet a dremenaz placen vraz Naonet var varc'h, kokardennou ha plumachennou guen var ho zokou.

Darn euz ar chouantet a Vreiz a zeuaz ive e Roazon, ha sinet oa ar peoc'h er maner La Mabilais. Lois Frotte ha Kadoudal na zeujont ket e Roazon, rag gouzout a reent ober peoc'h gant republikanet zo goaperez.

Setu eul lizer skrivet var gement-ze gant eun ofisour chouan da eur republikan : « C'hui lavar deomp distrei d'hor c'herriou ha renonç d'ar brezel. Ha kridi a ret ni zo deuet sod ? C'hui ra goab

sœurs, tué jusqu'à de petits enfants ? Vous nous dites que vous avez donné la liberté au pays : dites-nous si vous êtes maintenant plus libres qu'il y a dix ans, si vous vivez dans une plus grande paix, si vous êtes aussi à l'aise qu'autrefois. Où donc est votre liberté ? Sachez que nous sommes chrétiens et que nous avons une âme à sauver. Vous avez chassé nos prêtres, rendez-les nous ; vous avez chassé les nobles pour prendre leurs biens. Nous ne demandons que justice pour tous, contre vous qui prenez le bâton de la main d'un homme pour le frapper. » Quand il fallut aux républicains donner les indemnités promises, rendre leurs biens aux émigrés, on trouva des prétextes pour s'en exempter, et l'on ne tint à aucune promesse.

Dans ce temps, il était difficile de se procurer même les nécessités de la vie. Les paysans ne voulaient pas vendre leur blé, parce qu'on ne leur donnait en payement que la monnaie méprisée des assignats. En Bretagne, ils cachaient ce qu'ils avaient à vendre et ne le vendaient de bon cœur qu'aux chouans. Il y eut des combats entre les chouans et les républicains à Grandchamps, à Billy et

ac'hanomp. Perak goulen da genta hor fuziliou, leun eo hor parreziou euz ho soudardet ; œz vo deoc'h neuze laza neb a garfoc'h. Galvit da genta ho soudardet davedoc'h, ha neuze ni velo petra da ober. Da genta o peuz kinniget ar peoc'h d'ar chouantet ma dijent trahisset ho ofisourien. Breman a offrit ar pardon d'an oll chouantet ; mæz n'euz nemet ar re zo kabluz euz eun drouk bennag o deuz ezom pardon. Ni n'euz gret nemet en em zifen a enep ar re a glaske lammout diganeomp ar vuhez ; ha ni gombatto evit kement-se beteg ar maro. Deg vloaz zo breman ni a oa gouarnet gant eur roue, evel-se a c'houlennomp beza gouarnet c'hoaz. Penaoz sonjeal ober deomp senti euz ar republik, ha neket abalamour dezi eo bet lazet hon tadou, hor mammou, breudeur, c'hoarezet, bugale, ha prizouniet ar re all. C'hui lavar e peuz roet al liberte d'ar vro. Pe seurt liberte eo oc'h hini ? ha c'hui zo liproc'h breman evit ne oac'h deg vloaz zo. Ha muioc'h a binvidigez, ha muioc'h a beoc'h oc'h euz-c'hui breman eget guech all ? ha muioc'h a joa, a gontantamant oc'h euz-c'hui ? Nan,

[redacted]



à Camors. Il venait des secours aux premiers de Léon et même de Brest. Les matelots, fatigués du service, s'échappaient de dessus les vaisseaux, et il fallut fermer les portes pour empêcher la désertion. Six cents de ces chouans, commandés par MM. de Lantivy et de Leissègues, traversant secrètement et avec promptitude les paroisses du Faouet, Gourin, Scaër, Carhaix et Châteaulin, surprirent la poudrière du Pont-de-Buis et enlevèrent de la poudre ; M. de Campourcy la gardait avec quinze soldats : ce que les chouans ne purent emporter fut jeté dans la rivière d'Aulne. Ils trouvèrent aussi 18,000 livres en argent. Ils étaient de retour dans le Morbihan, quand les garnisons de Quimper, Châteaulin, Landerneau et Carhaix se demandaient encore par quelle route il fallait les poursuivre. C'est à cette époque que Jean Hermeli, matelot courageux, natif de Locmariaquer, s'empara, avec trente-deux braves comme lui, d'une corvette républicaine de 14 canons, qui était dans le bras de mer nommé Morbihan. Les chouans eurent les dépouilles de la corvette. C'est aussi vers ce temps que débarquèrent sur les côtes MM. de

nan, pelec'h ma eta ho liberte ? Ni zo tud christen, klevit mad, ni hon deuz eun ene da savetei, ha c'hui peuz lammet diganeomp hor beleyen ! Kemeret o peuz danvez an tuchentil hag an dud vad. Na c'houlennomp nemet guelout peb hini kaout he vir ; rentit ho madou d'an iliz, d'an duchentil. Ne rit ket, er c'hontrol, c'hui oar tenna ar vaz euz dorn an den evit skei gantan. »

Pa oa ret d'ar republikanet rei an arc'hant prometet ha renta ar madou laeret d'ho guir perc'hen, oa kavet digariou, ha ne oa gret netra euz ar pez oa bet prometet.

En amzer a barlantan deoc'h breman, e oa goal diœz kaout bara da zibri. Rag ar baysantet na felle ket dezo guerza ho ed gant aoun da gaout da beamant tammou paper galvet e gallek *assignats*, a serviche neuze da vouniz. Kuzat a reent ho oll draou, ha na verzent a galoun vad nemet d'ar chouantet. Ar brezel a gommanças adarre etre ar republikanet hag ar chouantet. Ar republikanet a c'hounezaz er c'hombajou a oe e Grandchamps, e Billy hag e Kamors. Koulskoude dont a ree da gaout ar chouantet tud euz parreziou Leon, euz a Vrest memez. Ar

Tinténiac et Du Boisberthelot, qui venaient communiquer aux chouans les projets des émigrés.

MM. de Tinténiac et Du Boisberthelot vinrent donc avertir les chouans que les émigrés se proposaient de se joindre à leurs troupes et à celles de la Vendée, en débarquant à la presqu'île de Quiberon. Le débarquement s'effectua en effet au milieu de la plus vive allégresse. Les femmes et les enfants se précipitaient dans la mer jusqu'au genou pour recevoir la poudre et les fusils ; beaucoup de paysans accouraient pour prendre part au combat. Toute la noblesse la plus distinguée de Bretagne, beaucoup de prêtres et Mgr de Hercé, archevêque de Dol et légat du Pape, étaient sur les vaisseaux anglais. Seize mille hommes se trouvèrent sur la presqu'île de Quiberon pour combattre pour le roi et la religion. On s'empressa d'élever des autels, de dire la messe ; on chanta même un *Te Deum*. En effet, quelle joie de revoir pour la première fois la patrie, après un long et pénible exil ! Lequel d'entre eux eût pensé alors que sa dernière heure était si proche et qu'il était venu chercher un tombeau ?

vartolodet, skuiz gant ar republik, na joument mui var ho batimanchou. Ret oa sarra an noriou e Brest evit ho derc'hel e ker. An oll dud-ze a heulie Jorch Kadoudal ar chouan braz. Evel-se oa an traou pa zeuaz Lantivy ha Leissegues gant c'huerc'h kant den euz ar Morbihan da gemeraout poultr ar republikanet miret er Pont-Beuz e kichen Kastellin. Evit mont dy e renkjont tremen dre ar Faouet, Gourin, Skaer, Keraez ha Kastellin. Ugent leo a rejont ; ben kreiz-de oant e Pont-ar-Veuzen. Kampourcy ha pemzek soudard a vire ar poultr ; kaout a rejont, ouspen ar poultr a glaskent, triouerc'h mil liur arc'hant, ar pez na reaz ket a nec'h dezo. Taol a rejont er steir ar pez na hellent ket dougen gant ho c'hirri ; hag orruet oant en dro er Morbihan, pa glaske c'hoaz ar soudardet euz ar c'herriou trovar-dro dre pe seurt hent mont var ho lerc'h.

Neuze e oa kemeret eur gorveten republikan a bevarzek kanol, oa e mor Guenet, gant Iann Hermeli, martolod kalounek, ginidik euz Lokmariaker, en doa gantan tregont den iaouank eveltan. Kass a rezont d'ar chouantet ar pez e oa ebars ar gorveten-ze.

[redacted]



Un autel fut élevé sur le bord de la mer et on y célébra la sainte messe pour le repos de l'âme de l'infortuné Louis XVII, dont on venait d'apprendre la mort. Pauvre petit prince, il avait succombé par suite des tourments que lui firent subir des monstres à figure humaine, mais certainement inspirés par l'enfer. Le crime des républicains français contre Louis XVII suffirait seul pour inspirer de la répugnance pour la république à tout cœur honnête.

Louis XVII avait reçu en partage une figure céleste, un esprit précoce, un cœur sensible et le germe des plus grandes qualités. Dans un âge encore tendre, ce prince faisait admirer la grâce et la finesse de ses réparties. La sensibilité de son cœur, la délicatesse de son âme, répondaient à la perspicacité de son esprit, à la noblesse de son caractère. Après les entretiens familiers qui suivaient toujours la lecture, la reine ordinairement se mettait au clavecin ou à sa harpe, et ce qu'elle avait tenté pour faire naître chez son fils le goût de la lecture, elle le faisait encore pour lui donner le goût de la musique; elle lui jouait de petits airs expressifs qu'elle

[redacted]



Tinteniak ha Boisberthelot a zeuaz neuze er Morbihan da zigass ar c'helou euz a Vro-Zaoz, ha setu petra a erruaz.

26 *Even* 1795. — D'ar c'huerc'h varnugent a viz even 1795, an dud exilet euz a Vreiz hag euz a Franç, a zeuaz var listri saoz er mor Karnak, e kichen Kiberon, evit dont da sikour ar chouantet. Eur iouaden a laouenedigez oe klevet var an aod pa zouaraz an dud-ze ; ar merc'het, ar vugale en em daole er mor beteg an daoulin evit kemer kentoc'h aze ar poultr hag ar fuziliou digasset dezo gant ar batimanchou saoz. Eno oa deuet an duchentil vrassa euz a Vreiz hag euz a Franç, kalz a veleyen, etouez ar re-man an aotrou Herce, eskop Dol, vikel apostolik hon Tad Santel ar Pab. C'huezek mil den en em gavaz e Kiberon, prest da gombatti evit ar feiz hag ar roue. Saet oa eun aoter var an aod ; an aotrou'n eskop a offerennaz evit repoz ene ar roue iaouank Lois XVII, maro nevez oa. Goude oa kanet an *Te Deum* en enor d'ar roue Lois XVIII, hag evit trugarekat Doue euz an eur-vad o doa an dud-man da velout eur veich c'hoaz ho bro karet. Pegen braz laouenedigez evito ! nikun anezo n'en dije kredet neuze e oa ker tost evito pred ar maro.

avait appris ou composés pour lui, et il était aisé de voir, aux mouvements de tête de l'enfant et à sa figure radieuse, qu'il avait l'oreille ouverte au charme de l'harmonie. Un soir, étant à Saint-Cloud, sa mère chantait en s'accompagnant la romance de l'*Ami des Enfants* :

> Dors, mon enfant, clos ta paupière,
> Tes cris me déchirent le cœur ;
> Dors, mon enfant, ta pauvre mère
> A bien assez de sa douleur.

Ce couplet et ces paroles « ta pauvre mère », chantés avec âme, avaient remué vivement le cœur de Louis XVII, qui, silencieux et immobile dans son petit fauteuil, était tout yeux et tout oreilles à côté du clavecin. Madame Elisabeth, qui était présente, surprise de le voir si tranquille, lui dit en riant : « Ah ! pour le coup, voilà Louis qui dort. » Levant soudain la tête, il répartit d'un air pénétré : « Ah ! ma chère tante ! peut-on dormir quand on entend maman Reine ? »

Sa taille, dit M. de Beauchesne, était fine, svelte, cambrée, et sa démarche pleine de grâce, son front large et découvert ; on peindrait difficilement l'angélique beauté de ses grands yeux bleus

[redacted]



An aotrou Herce a reaz digeri iliz Karnak hag ar re tro var dro, hag e oe kiniget eno sakrifiç santel an offeren.

Lois XVII, ar prins iaouank, oa bet kement goalgasset gant tud henveloc'h euz al loënet gouez eget euz tud, nemet e vijent deuet euz an Ifern, oa marvet gant ar vizer. An torfet-ze gret gant ar republikanet a enep eur bugel a zo avoalc'h evit ober mez d'ar Republik. Lois XVII en doa eun drem koant meurbet, eur speret dreist he oad, eur galon euz ar guella. En eun oad tener a ziskuezas he skiant lemm ha dudiuz ; goude beza bet o kozeal gant he vam, en em blije da ziskuez dezan len traou mad assamblez ganti, ar Rouanez a gemere he flijadur o c'hoari muzik evit he mab, hi a ree evintan toniou ha sôniou œz da gompren da eur bugelik, ha guelet vije var drem ar paotrik en doa skouarn digor d'ar muzik.

Eun abardaëz, e palez *Saint-Cloud*, hevam a ganaz dirazan ar werzman :

Kousk, bugelik, sar da lagad,
Da glemmou a ran va c'halon ;
Kousk, va bugel, da vam ervad
En deuz beleg re d'ober kaon.

[redacted]



frangés de longs cils châtains ; son teint d'une éblouissante pureté, se nuançait du plus vif incarnat; ses cheveux, d'un blond cendré, bouclaient naturellement et descendaient en anneaux sur ses épaules; il avait la bouche vermeille de sa mère, et comme elle, une petite fossette au menton. On retrouvait dans sa physionomie à la fois noble et douce, quelque chose de la dignité de Marie-Antoinette et de la bonté de Louis XVI. Tous ses mouvements étaient pleins de grâce et de vivacité ; il y avait dans ses manières, dans son maintien, une distinction exquise, et je ne sais quelle loyauté enfantine qui séduisait tous ceux qui l'approchaient. Sa bouche ne s'ouvrait que pour faire entendre les naïvetés les plus aimables. On l'admirait en le voyant, on l'aimait après l'avoir entendu. Les enfants et les princes sont ordinairement personnels, mais celui-ci n'avait ni l'égoïsme des princes ni l'égoïsme des enfants qui sont des rois à leur manière. Il ne songeait jamais qu'aux autres ; il était tendre pour ceux qui l'aimaient, attentif pour ceux qui lui parlaient, prévenant pour ceux qui le visitaient, poli pour tout le monde. Ces

Ar c'homzou-ze a bikaz kalonik ar c'hrouadur a jome sioulik en he gador. C'hoar ar Roue, ar brinces Elisabeth, o velout anezhan ken sioul, a lavaraz en eur c'hoarzin : Evit ar veich-man, cetu kousket va niz Lois. Ar bugel a respountaz d'he voereb : O moereb, hag a heller kousket, pa gan va Mamm-Rouanez.

Korfet brao, moan, mentet kaër, skanv da vale, he dal huel ha dizolo, diœz vije bet lavaret pe seurt sell en doa, evel sell eun œlik, gant he zaoulagad glaz gant malvennou du ; livet brao he visaich gant bleo melen, eur voden vleo a ziskenne var he ziouskoaz. Na kaera paotr oa ar prins iaouank ; na mad ha tener a oa kalon Lois XVII. Bez e oa henvel euz he vam dre he doare kaër, hag euz he dad Lois XVI dre ar vadelez. Ar re er guele, ar re a dostaë outan, ne oant ket evit en em virout d'he garet. He c'hinou na zigore nemet evit lavarout traou dudiuz. Nep er guele evit ar veich kenta, hen gave koant meurbet; ar galon oa tenereet oc'h he glevout kaozeal. Ar vugale hag ar brinset a zo peurvuia evito ho unan, heman na oe ket evel-ze, atao o klask ober plijadur d'ar re all,

[redacted]



excellentes qualités étaient toutefois tempérées par une vivacité et une impatience singulières; il souffrait avec peine le joug des femmes commises à son service, et combattait de toutes les forces de son âge la règle établie pour son lever et son coucher; son indocilité cessait à la vue de sa mère.

Ce fut ce charmant enfant que la Convention remit entre les mains de l'horrible cordonnier Simon pour être martyrisé. Oui, ce fut surtout parce que c'était un enfant d'élite, qu'on eût remarqué dans la rue et qu'on eût aimé chez l'étranger, un de ces enfants qui attirent l'attention et la tendresse : suave créature devant laquelle la haine semblait impossible, et dont le regard, désarmant toute colère et toute cruauté, semblait devoir autour de lui faire taire toute chose, excepté la voix de l'amour.

Oui, ce fut pour cela que Simon devint impitoyable : — Ah ! ça ! petit Capet, lui disait-il, tu es muet ? il faudra que je t'apprenne à parler, moi, et à chanter la *Carmagnole*, et à crier : Vive la République ! Ah ! tu es muet ! — Vous pouvez me punir si je vous manque, dit l'enfant ; mais vous ne

[redacted]



silaou a ree nep a gomze gantan, sever ha deread oa evit an oll. Koulskoude prins oa, ha ne oa ket gouzanvuz, na felle ket dezan senti d'ar merc'het a c'hambr karget anezan, na zente nag evit mont da gousket, nag evit an heur da zevel euz he vele, senti a ree kerkent ma vele he vam o tont davetan.

Cetu ar bugel mad ha kaër-meurbet a roaz ar Republik d'ar c'here kriz Simon evit beza merzeriet. Abalamour oa mab d'ar Roue, abalamour ma oa e peb seurt doare eur c'hrouadur dreist ar re all; abalamour da-ze oe merzeriet. Krouadur ker koant ma vije bet sellet outan gant joa, m'an dije tremenet dre eur ru; krouadur hag a denne varnezan karantez ha teneredigez, oc'h he velout hebken. Piou e dije sonjet e c'helfe eun bennag kaout kassoni outan; dirazan a dlie tevel kounar ha krizder, han'en dije dleet den kaout evintan nemet karantez.

Ia, abalamour ma oa koant ha mad ar c'hrouadurik seiz vloaz Lois XVII, abalamour oa mab d'ar Roue, a zeuaz Simon ar c'here da veza ar c'hrissa bourreo evintan.

Ahanta! Kapet bihan, emezan, te zo

devez pas me battre, entendez-vous ! vous êtes plus fort que moi. — Je suis ici pour te commander, animal ! je dois ce que je veux, et vive la Liberté, l'Egalité.

L'enfant était déjà souffrant de ce triste séjour du Temple ; les mauvais traitements, le supplice moral et physique ne tardèrent point à altérer sa santé, à épuiser ses forces. Il n'a été ni tué, ni déporté, *mais on s'en est défait.*

Dans la belle vie de Louis XVII, de M. de Beauchêne, il est dit que l'innocente victime, en mourant, entendit les concerts des anges. C'est ce que disent les magnifiques vers de Victor Hugo, intitulés : *Capet, éveille-toi.*

A la nouvelle du débarquement, les républicains firent râfle sur les pères, mères, sœurs, épouses, enfants des soldats de l'armée royale ; saisirent tous les prêtres que quelques moments de tolérance avaient enhardis à se montrer. Au mois de juillet, Hoche et les bleus vinrent à Quiberon, M. de Tinténiac, qui servait d'intermédiaire à l'armée royale, avait été tué au château de Coëtlogon ; aussi l'attendit-on en vain à l'armée royale. L'armée républicaine

deuet mud ? Me a zesko dit kaozeal, kana ar *C'harmagnole* ha ioual : *Vive la République*; hag e jomez mud ! ha Simon a skoe gantan didruez. — C'hui, eme ar bugel, hellit va c'hastiza m'ar fazian ; mœz arabad eo deoc'h skei ganin, rag c'hui a zo kalz krenvoc'h evidon-me. — Me a zo mestr varnout, a responte Simon, loen fall ma zout, Kapet, hag e ran ar pez a garan ha *Vive la Liberte* hag an *Egalite!!*

Ar c'hrouadur royal a oa skuiz euz he amzer tremenet e prizon an Templ pa oe roet da verzeria da Simon ; an taoliou, ar boan gorf hag ar boan speret a lammaz digantan he yeç'het, ha koll a reaz he oll nerz. Ne d'eo ket bet dibennet evel he dad, he vam hag he voereb, ne oa ket kasset kuit euz ar vro ; ar republikanet o deuz kavet an tu d'en em zizober anezan. Lavaret a reer e klevaz ar c'hrouadurik innosant, en eur vervel, moueziou œlet ar baradoz, o kana dezan fin he boaniou ker kalet.

Pa glevaz ar republikanet oa diskennet armee ar Francisien divroët e Kiberon, e lakejont er prizon an oll veleyen divar dro, tadou, mammou, priejou ha bugale euz ar re e oa en armee royal.

44*

prit les chouans entre ses canons et la mer ; Hoche tourna les chouans, et, se plaçant entre les vaisseaux anglais et l'armée ennemie, il empêchait la communication entre les deux. Une fois ainsi enveloppés, les émigrés furent bientôt hachés et beaucoup d'entre eux faits prisonniers. Les vaisseaux anglais, en tirant sur les républicains, atteignaient en même temps les soldats de l'armée royale. Les canots envoyés pour sauver les fuyards n'approchaient pas assez vite au gré de ceux-ci ; ils se pressaient tellement de se jeter dans les canots, que plusieurs sombrèrent. Ceux qui ne pouvaient trouver place dans les barques s'y cramponnaient et se soutenaient ainsi sur l'eau, mais ils étaient repoussés à coups de rame. Le duc de Lévis, blessé grièvement, fut transporté par deux braves chouans qui ne demandèrent place dans les canots que pour le blessé, et restèrent eux-mêmes au combat jusqu'à la mort. Mgr de Hercé et son grand-vicaire se trouvaient aussi dans le moment sur le rivage ; un canot les attendait, ils étaient sûrs de se sauver : « O mon ami ! dit l'évêque à son frère, laisserons-nous nos compatriotes mou-

Ar jeneral Hoche a zeuaz gant eun armee vraz da gombati e Kiberon, ha goude kombajou rust, a c'hounezaz ar viktor. Tinteniak, kasset e kreis ar Morbihan da zestum tud iaouank ar vro evit an armee royal, oe lazet e kastel Koetlogon. Trec'het gant ar re c'hlaz, an armee royal en em gavaz poulzet var an aod etre ar mor euz eun tu, hag ar c'hanoliou euz eun tu all.

Ar re na hellent ket mont beteg al listri saoz oa paket pe lazet. Al listri saoz, en eur denna gant ho c'hanoliou var ar re c'hlaz, a laze ive lod euz an armee royal. Ar bagou na dosteent ket buhan avoalc'h da c'hoant pep hini ; oll e karjent beza eno, oll e klaskent pignat ebarz ; meur a vag a oe kollet, o veza re garget. An dud na hellent ket pignat en em daole var neun, hag a zalc'he mad d'ar bagou ; pelleet vijent a daoliou roenv. An dug a Levis, gouliet, en em stleje var bord an aod ; mœz na oe ket gouest da bignat er bagou ; daou Vreton hen gemeraz en ho divreac'h, hag o ioual var eur vag a oa pell, a leverjont dezo ne c'houlennent plaç nemet evit an den blesset, hag e chomjent da gombatti beteg ar maro.

rir sans secours religieux? Non, non, mieux vaut mourir que de manquer à notre devoir de prêtre! » Quelques instants après cette noble et sainte résolution, ils furent faits prisonniers avec d'autres prêtres; quatre mille soldats de l'armée royale furent compris dans leur malheur. M. de Sombreuil, jeune homme de 28 ans, qui se trouvait parmi eux, offrit généreusement sa vie pour racheter celle de ses compagnons, et il ne se rendit que sur promesse formelle qu'on lui accorderait sa demande. Mais, hélas! quand ils furent amenés à Auray, ils furent jugés et condamnés à mort. Les femmes de tout rang et de toute condition s'empressèrent de venir au secours des prisonniers, et leurs soins furent si admirables que le souvenir du dévouement des femmes d'Auray ne périra point, non plus que celui de la foi et du courage que montrèrent les prisonniers. Aucun d'eux ne voulut déguiser la vérité pour éviter la mort.

L'évêque de Dol, MM. de Larchantel, grand-vicaire de Quimper, Kerlouri, chanoine de Tréguier, Larjez, curé de Pleumeur-Bodou, le frère de l'évêque et plusieurs autres ecclésiastiques furent

